

Embannet gant skoazell *Skol-Uhel ar Vro*
*(Kuzul-Rannvro Breizh*
ha *Kuzul-Departamant al Liger-Atlantel)*
ha *Kuzul-Departamant Penn-ar-Bed*



Gant an aozer, e ti an hevelep embanner

- *E skeud tour bras sant Jermen* (eñvorennoù bugaleaj) (1978)
- *Abrobin* (troidigezh diwar Daniel Defoe) (1964)

Golo ha tresadennoù gant Tudual Huon

*Enez an Teñzor*
ISBN 2-7368-0051-6
embannadur brezhonek kentañ

Embannadurioù Al Liamm, 2 banell Poulbrikenn 29200 Brest (Breizh)

*PENNAD KENTAÑ*

# AR BLEIZ-MOR KOZH E "TI AN AMIRAL BENBOW"

Ti an Amiral Benbow eo an anv a veze graet eus an ti ma talc'he ennañ va zad leti ha tavarn. Tost d'an aod e oa savet, e goueled ur plegig-mor dizarempred.

Un deiz eus ar bloaz 17.. ec'h en em gavas du-mañ un den bras ha kozh, gant ur garrigell war e lerc'h. Un torkad blev druz a ziskenne, a-dreñv e gein, war e vantell c'hlas, kalz saotroù enni. Ur gleizhenn don hag euzhus a roufenne dezhañ e zremm, hag e zaouarn, torret ha lous o ivinoù, a weled warno roudoù pare goulioù ha taolioù.

Mouskanañ a rae ur son a dleemp klevout gwall alies da c'houde :

*Pemzek martolod e oamp*
*War arc'h an hini marv,*
*Yo-ho-ho !*
*Pemzek bleiz, pemzek martolod*
*Hag a eve boutailhad…*
*Yo-ho-ho !*

E-ser reiñ un taol-lagad war an tornaod e tostaas ouzh an nor. En ti e c'houlennas ur werennad rom a vlasaas evel un den boazet ouzh an evajoù kreñv.

"Ha kalz tud a vez amañ ?" emezañ da'm zad a respontas ne oa ket niverus e ostizidi, ar pezh a oa ur gerseenn dezhañ.

"Setu ar repu a glaskan," a lavaras an divroad. "Diskargit va arc'h," emezañ d'an den a vounte ar garrigell, "ha dougit anezhañ d'an nec'h da'm c'hambr !"

Hag e kendalc'has : "Amañ eo e fell din chom. N'on ket figus hag a-walc'h am bez gant vioù fritet hag ur banne rom. Va anv, marteze, hoc'h eus c'hoant da c'houzout ? C'hwi a ray Kabiten ouzhin... Met gwelout a ran petra ho laka nec'het."

Hag e stlapas gant fae tri pe bevar fezh aour war ar c'hontouer. "Pa'm bo dispignet ar re-se," emezañ, "e lavaroc'h din."

Neuz un amiral a oa warnañ pa zistagas ar c'homzoù-se. Hogen anat e oa deomp, daoust d'e zilhad digempenn, e oa ur mestr boazet da c'hourc'hemenn d'e vartoloded ha da ober dezho sentiñ. Gant an den en devoa degaset an arc'h e-barzh ar garrigell e klevjomp e oa diskennet an derc'hent en ostaleri ar *Royal George*, hag eno e c'houlennas disaouzan (1) eus an ostalerioù a oa a-hed an

(1) Doare.

aod. Da'm meno e oa plijet dezhañ al lec'h distro m'edo hon ti, hag an ti e-unan a gavas diouzh e zoare.

Un den tavedek e oa hon ostizad a dremene e amzer o kantreal dre an tevennoù hag o sellout ouzh ar mor gant ul lunedenn hirwel kouevr. Dalc'hmat e veze o klask gouzout hag-eñ ne veze ket tremenet martoloded war an hent. Da gentañ e soñjemp en devoa diouer a voraerien eveltañ. Diouzh an noz ec'h azeze da dommañ e korn an oaled, e-ser butuniñ hag evañ grog gant kalz rom e-barzh. Pa gomzed outañ, ne responte ket pe e selle gant drougiezh ouzh an neb a venne rannañ kaoz, hag e c'hwezhe en e fronelloù, par da gorn-boud ur vag e-kreiz ur vuloc'henn (2).

A-barzh pell ne gredas mui den lavarout dezhañ ur ger, na ni nag an ostizidi a zeue d'hon ti. Dizale ivez e komprenis ne oa ket chalet da gaout kavandenn (3) martoloded all. Pa zistroe d'an ti war-lerc'h ur valeadenn, e save rideoz dor wer ar sal hag e chome da evezhiañ a-barzh mont tre. Alies e felle dezhañ gouzout diganin hag-eñ ne'm bije ket gwelet ur martolod e c'har droc'het en davarn. Ha prometiñ a reas din ur pezh a bevar real bep Sul kentañ eus ar miz ma karjen kemenn dezhañ kement tra a c'helle kaout disfiziañs outañ.

---

(2) *Muloc'henn,* latar.

(3) Darempred, kompagnunezh.

Pa veze deuet ar mare d'ar c'habiten da baeañ din va fevar real e ranken o goulenn digantañ. Neuze e selle ouzhin a-dreuz gant un neuz drouk hag e c'hwezhe en e fri. Hogen a-barzh dibenn ar sizhun em beze digantañ va fezhig arc'hant ha morse ne ankouae da lavarout e oa ret diwall e teuje war va zro martolod e c'har droc'het.

Gounit a-walc'h a raen va ugent gwenneg bep miz rak dalc'hmat e vezen oc'h huñvreal er martolod iskis-se. Diouzh an noz, em hurlinkoù, er gwelen o redek war va lerc'h gant e c'har droc'het e-rez e c'hlin pe e-harz e gornlez hag a-wechoù, e veze e-giz un euzhden, ur c'har dezhañ e-kreiz e gorf bras. E-kreiz va c'housk, pa yude an avel dirollet ha pa zisac'he, gant trouz bras, an tarzhioù-mor war ar c'herreg, e kave din e veze an oristal o tispenn va roudoù pe o lammat da'm heul a-dreuz ar c'hleuzioù hag ar girzhier. Evel ma welit, n'eo ket hep trubuilh e c'hounezen va fezh pevar real.

Nebeutoc'h e vezen spontet gant ar c'habiten, daoust d'ar reuz ha d'an trouz a veze gantañ lies gwech. A-wechoù, mezv-dall evel ur soner, e rae da dud ha da dremenidi an ti kanañ a-bouez-penn e ganaouennoù redermor, hag e kinnige, diwar e goust, un droiad banneoù d'an holl. Hag e konte dezho darvoudoù spontus ma veze anv enno eus krougadennoù, taolioù kontell ha torfedoù euzhus c'hoarvezet war vor, peadra da reiñ aon d'ar re a veze o taremprediñ hon tavarn. Pa grede dezhañ n'er

selaoued ket gant evezh a-walc'h, e skoe gant e vazh taolioù ken nerzhus war an daol ma sponte an dud na gredent ket mont diwar e dro gant aon da zisplijout dezhañ.

Va zad a lavare e raje dezhañ ar c'habiten koll e ostizidi, hogen aner a voe e soñjoù rak hor c'houerien, tud aes da skodêgañ a gemere didu o klevout kaozioù stravagus ([4]) ar martolod kozh. En o buhez eeun ha dizarvoud e oa kement-se dezho un diduell dic'hortoz. Un nebeud re yaouank, oc'h estlammiñ gant brabañserezh ha fougasoù ar c'habiten, a lavare e oa ur gwir vleiz-mor hag ur moraer eus ar seurt en devoa graet brud ha braster Bro-Saoz.

Pell a oa ne chome mui netra eus ar pezhioù en devoa taolet hemañ war ar c'hontouer en deiz m'en em gavas du-mañ. Pa glaske renkañ e gontoù gant ar c'hozhiad, e rufle hemañ ken kreñv ha gant kement a zroug ma kroge aon em zad razañ ha ma'z ae diwar e dro. Koll kalon hag en em chalañ a rae gantañ ha, da'm meno, setu ar pezh a voe kiriek da verraat e vuhez dezhañ.

Un deiz ma oa deuet an doktor Livesey war-dro va zad chomet gwall glañv, ez eas ar medisin da vutuniñ ur c'hornad er sal e-ser gortoz e varc'h kaset d'ar gêriadenn dostañ rak ne oa du-mañ marchosi ebet evitañ. Bras e kavis ar c'hemm etre hor mezvier a gabiten, gwisket lous

---

([4]) Spontus.

ha divalav, hag an aotrou Livesey, un den seven ha gwisket ken dereat.

Endra m'edo ar medisin o kuzuliañ Taylor, al liorzhour kozh, war an doare da louzaouiñ ar remm a oa peget ennañ, e stagas ar c'habiten da ganañ a-bouez e benn :

*Pemzek martolod e oamp*
*War arc'h an hini marv,*
*Yo-ho-ho !*
*Pemzek bleiz, pemzek martolod*
*Oc'h evañ boutailhad !*
*An diaoul hag ar voutailh*
*O deus sammet ar re all...*
*Yo-ho-ho !*

Ne'm boa ket gwelet morse digor an arc'h-se a rae din soñjal, n'ouzon perak, er martolod troc'het e c'har a oa kiriek d'an hurlink a zeue, bep ur mare, da drubuilhañ va c'housk.

Pell a oa ne rae mann ebet deomp kanaouenn ar c'habiten randoner. Met e-keit ha ma kane, e kendalc'has an doktor da gomz, ar pezh a zisplijas, moarvat, d'ar moraer kozh na voe ket evit mirout da lopañ war an daol, gant e vazh, da c'houlenn peoc'h. Ar medisin, koulskoude, o teuler warnañ ur sell dichek, ne davas ket gant e gaoz.

"Ma talc'hit da evañ rom evel ma rit," eme dezhañ an aotrou Livesey, "hor bo an dizober ac'hanoc'h a-barzh pell !" Neuze e tirollas ar martolod kozh hag, o

tic'hodellañ e gontell, e kinnigas skeiñ gant ar medisin. Ken taer ha ken kalet, avat, e sellas hemañ outañ, ma tastumas sioulik e gontell ha ma chomas digomz. "Kentañ gwech ma klaskoc'h riot ouzh unan bennak," a c'hourdrouzas an doktor, "e lakain klozañ ac'hanoc'h hag e vezoc'h kaset d'al lez-varn a roio urzh d'ho lakaat ouzh ar groug. Ouzhpenn ma'z on medisin ez on ivez unan eus pennadurezhioù an tolead-mañ !"

Talvezet e oa bet ar gentel : ar c'habiten a chomas motet [5] hep krediñ distagañ ur ger ha da c'houde, e-pad meur a zevezh, e voe kalz siouloc'h dezhañ.

---

[5] Sabatuet.

*EIL PENNAD*

## E-LEC'H M'EN EM ZISKOUEZ KI-DU

Nebeut war-lerc'h an darvoudig-se e c'hoarvezas ar pezh a dlee reiñ deomp an dizober eus ar c'habiten.

Deuet e oa ar goañv gant e amzer fall, e yenien hag e gorventennoù, ha yec'hed va zad a zisterae bemdez, ha n'hor boa ket fiziañs e welje an nevezamzer. An deiz-se e oa tev ar rev war an aod. Ar gwagennoùigoù, oc'h hiboudiñ, a zeue da vervel goustadik war ar bili e-keit ha ma taole an heol, pell war ar mor, e vannoù o sevel a-us d'an torgennoù.

Kemeret en devoa ar c'habiten penn an hent d'ar ribl, e lunedenn gouevr gantañ dindan e gazel hag e dog tric'horn war boull e gil. P'edo o vont a-dreñv ur garreg e teuas betek ennon an trouz a reas o c'hwezhañ en e fri, evel ma vije bet bepred o kounnariñ ouzh an aotrou Livesey.

Pignet e oa va mamm d'an nec'h war-dro va zad ha me 'oa o staliañ an daol evit lein ar c'habiten, pa zeuas un den en ti. Daou viz a vanke dezhañ war un dorn ha, daoust

ma touge ur mell kontell en istribilh dindan e chupenn, er c'haven neuziet lent ha dister. Ma ne oa ket warnañ tres ur martolod gant e zremm gwall-livet, e oa ennañ, koulskoude, un dra bennak hag a zegase da soñj micher un den a vor.

Pa c'houlennis outañ petra a c'hoantae, e lavaras din servijañ dezhañ ur werennad rom. Edon o vont da sentiñ pa'm sachas davetañ o tiskouez din an daol : "Ha n'eo ket amañ e vez va mignon Bill o predañ ?" emezañ. Ha me da respont n'anavezen ket e vignon Bill, met ouzh an daol-se eo e tebre un den a raed ar c'habiten anezhañ hag a gemere pañsion en hon ti.

"Bill," emezañ, "a zo roufennet e jod dehoù gant ur mell kleizhenn ha piv a lavar n'eo ket eñ ar c'habiten ? Me 'oar e vo laouen-bras va mignon ouzh va gwelout."

Ne voen ket techet da grediñ e oa leal e gomzoù, rak yen ha dihegarat e oa e zremm.

O kuitaat an ti, e ris un nebeud kammedoù war an hent, hogen, gant un douadenn disakr, an divroad am galvas da zont war va c'hiz : "Arabat dit ober nemet hervez da benn da-unan !" emezañ. "Ma'z pije merdeet gant Bill e vije bet ret dit sentiñ, va faotr." Distanet e oa d'e vouezh, chomet warni liv ar fent gant un disterañ enkrez. "Ur mab am eus a zo en oad dit," a gendalc'has-eñ, "ha kerkoulz paotr hag eñ ez out, Doue da'z pennigo !"

A-dreñv an nor e rankis en em dennañ gantañ hag e

verzis e oa nec'het an den. Ne ehane ket da dastornañ dornell ur gontell a zouge en ur gouhin dindan e zilhad. D'an ampoent e tegouezhas ar c'habiten en ti hag ez eas kerkent d'ar sal, war-du an daol ma'm boa servijet warni e lein.

"Bill !" a c'halvas an divroad, o c'hwezañ e vouezh war a seblantas din. Distreiñ a reas ar c'habiten hag, oc'h anavezout egile, ez eas ken gwall-livet ma kollas e fri e liv. Truez am boe outañ ouzh e welout koshaet ha diskaret en un taol.

"Ki-Du !" emezañ.

"Ya ! evel ma welez," a zistagas an den. "Ki-Du e-unan, deuet da ober ur gwel d'e vignon Bill !"

"Deuet oc'h a-benn da'm diskoachañ," a huanadas hor martolod kozh. "Petra neuze emaoc'h o klask ?"

"Kalz darvoudoù a zo en em gavet ganeomp," eme Gi-Du, "abaoe ma'm eus kollet an daou skilf-mañ." Hag e savas e vrec'h da ziskouez e zorn mac'hagnet. "Evit ar blijadur hepken da'z kwelout, mignon Bill, ez on deuet betek amañ."

"Ma ! komzomp ez-leal neuze," a c'hrozmolas ar c'habiten.

"Ac'hanta !" eme Gi-Du, "dereat e komzez evel un den fur. Ar paotr yaouank-mañ a servijo deomp bep a vanne rom hag e c'hellimp rannañ kaoz da c'houde."

Pa'z is d'ar sal gant an daou vanne rom, edo azezet ar

c'habiten en tu all d'an daol ha Ki-Du dirazañ, tost d'an nor, evit kavout tu da dec'hout buan kuit, ma vije ret.

"Bremañ, kae diwar-dro," a voe lavaret din, "ha diwall da chom d'hor selaou !" War se ec'h en em dennis e sal an davarn.

Kaer am boe selaou, n'o c'hlevis nemet o kuzulikat hep dont a-benn da intent ar pezh a lavarent. A-benn ur pennadig, koulskoude, e tirollas ganto al leoù-touet hag ar jarneoù. "Ma vo dav mont ouzh ar groug," a skrignas ar c'habiten, "ez aimp holl !" Kerkent e voe trouz laonennoù dir oc'h en em stekiñ etrezo hag e welis Ki-Du o tec'hout diouzh ar sal, ar c'habiten war e lerc'h. Bep a gontell digor a oa gant pep hini en e zorn. Tapet en devoa an tec'her un taol kontell en ur skoaz hag ar gwad a rede diouti.

War dreuzoù an nor e tistagas ar c'hozhiad un taol kontell all gant kement a nerzh m'en dije treuzet Ki-Du panevet e skoas al laonenn ouzh stern ar skritell a zouge anv an ti. Evel ma vije bet an diaoul war e seulioù, e skarzhas kuit Ki-Du ha ne zaleas ket da vont diwar wel, en tu all d'an dorgenn.

Ken strafuilhet e oa ar c'habiten ma rankas en em harpañ ouzh ar speurenn. "Rom, Jim !" emezañ din. "Dav 'vo din mont ac'hann !" hag e kouezhas a-stok e gorf war al leurenn.

O soñjal e oa marv, e voen darev da goll va fenn. Met

d'an ampoent e tegouezhas an doktor Livesey a oa o tont da welout va zad. "N'eo ket marv, Jim," emezañ. "N'eo nemet un taol-gwad ar pezh a zo c'hoarvezet gantañ, hag a dlee erruout, evel ma'm boa lavaret dezhañ. Pa vo bet gwadet e teuy adarre war e du." Kerkent e tispakas ul laonenn strizh ha lemm eus e voestad binviji ha, goude bezañ troñset unan eus ar milginoù, e toullas brec'h ar c'hlañvour o lakaat ar gwad da redek diouti. Tatouet e oa an ezel, warnañ bommoù ha skeudennoù a bep seurt, un dresadenn euzhus en o zouez, hini un den en istribilh ouzh ur post-kroug.

Pa gavas d'ar medisin en devoa gwadet ar c'habiten a-walc'h, e lavaras e vije bet ret e gas d'e wele. Va mamm, o klevout trouz, a oa diskennet eus an nec'h hag a chomas mantret o welout e pe stad edo ar c'hlañvour.

"Itron Hawkins," eme an doktor dezhi, "arabat e ouezfe ho pried netra eus ar pezh a zo tremenet amañ."

Digeriñ a reas ar c'habiten e zaoulagad ha gwall souezhet e voe oc'h anavezout ar medisin, hogen ar gwel ac'hanon e zienkrezas.

"Ki-Du ? E pelec'h emañ Ki-Du ?" a c'houlennas-eñ.

"N'eus ki du ebet amañ," eme an aotrou Livesey, "nemet c'hwi hoc'h-unan a vefe al loen-se. Re vras korfad rom hoc'h eus graet, va den, ha setu ar pezh a zo kiriek d'an taol-gwad hoc'h eus bet. Graet em eus war ho tro, daoust pegen nebeut e talvezit, hag ho saveteet am eus.

Ur banne rom n'ho lazho ket, met, ma'c'h evit unan, hag unan all war-lerc'h, e teuy c'hoant deoc'h da gaout muioc'h hag e kouezhoc'h adarre en ho tech kozh. Rak se, diwallit pe neuze ne vo ket pell a-barzh ma'z eot d'ar bed all !"

Gant poan er skoazelljomp da vont d'e gambr hag eno el lakajomp war e wele. "Gwad a-walc'h en deus kollet evit chom eizhtez hep sevel, ar pezh a vo ken talvoudus dezhañ ha deoc'h-c'hwi," a lavaras din ar medisin a ambrougis neuze betek kambr va zad.



*TREDE PENNAD*

## AR MERK DU

Pa'z is da gambr ar c'habiten, e oa ganin, war ur bladenn, louzeier da reiñ dezhañ ha peadra d'e gennerzhañ. E gavout a ris astennet war e wele, evel ma oa bet lakaet gant ar medisin ha me, met distronket hag abaf e oa bepred e zremm.

Kentañ komz a zistagas a voe da c'houlenn rom.

"Ho pezit soñj eus gourc'hemennoù an doktor," emezon war e c'her.

"Ezen int an holl anezho, an doktored-se !" a skrignaseñ. "N'o deus ket bevet er broioù ma varv enno an dud gant an derzhienn velen ha ma fiñv ken gwazh an tuchennoù gant ar c'hren-douar. Eno, paotr, evit chom bev, ne veze netra gwelloc'h eget ar rom, n'eus evaj all ebet koulz hag eñ da reiñ kalon ha nerzh da dalout ouzh ar gwall degouezhioù. Te, mignon Jim, ha n'eus nemetañ a dalvez un dra bennak e-touez tud an ti-mañ, te a roy din ur banne rom, neketa ? Lavaret en deus ar medisin e c'hellan evañ ur werennad hep ma rafe droug din. Mat on

bet ouzhit, va mab ! Ha ne'm eus ket roet dit pevar real bep miz ? Ro din ur banne rom, Jim, dre druez ouzhin, hag ez po ur pezh aour diganin, m'en tou !"

"Ne'm eus ket ezhomm eus hoc'h aour," emezon feuket. "Roit hepken da'm zad ar pezh a dleit dezhañ."

Evit kaout peoc'h e kerc'his dezhañ ur banne rom. E zorn a grene o pegañ er werenn ha, gant mall, e lonkas an evaj.

"Bennozh dit, Jim," emezañ, "ur galon nevez a roez din ! Bremañ, lavar din pegeit amzer e rankin chom gourvezet amañ, hervez an doktor."

"Eizhtez c'hoazh, d'an nebeutañ," a respontis.

"Mil gurun ! Eizhtez ? Pa oar al lankidi-se e pelec'h emaon, em bo bet diganto ar merk du a-barzh neuze ! An hailhoned a zo anezho, debret ganto o feadra, a fell dezho lemel diganin ar pezh am eus arboellet ha miret gant kement a boan hag a aked."

Klask a reas sevel o tennañ e zivesker a-zindan an dilhad-gwele, met trec'het gant ar sempladurezh, e kouezhas adarre a-c'hwen e gein. "Koulskoude," emezañ, "e vo ret din sachañ va skasoù ganin ac'hann ! Jim, o klask kaout va arc'h emaint. Me a oa eil kabiten, an ofiser kentañ dindan urzhioù ar c'habiten Flint, ha gantañ e-unan eo bet roet din p'edo o vervel. Ha gouzout a rez pignat war varc'h ? Mat, te a gemero ul loen-kezeg hag ez i da gemenn d'an aotrou Livesey ha d'ar pennadurezhioù all

mennad an ampouailhed-se evit ma teuint, gant archerien, da lakaat o c'hrog warno. Marteze, avat, e vo gwelloc'h gortoz ken em bo bet ar merk du."

"Petra eo ar mark du, kabiten ?" a c'houlennis gant souezh.

"Ur gemennadurezh eo da blegañ dezho pe da gaout taol ar marv," a lavaras an den kozh. "Bez war evezh ouzh Ki-Du, ha muioc'h c'hoazh ouzh martolod e c'har droc'het. Ma kavez an tu da'm skoazellañ ez po an hanter eus ar pezh a zo en arc'h."

Alteriñ a reas ha komzoù dispis a zeuas er-maez eus e c'henoù. A-greiz m'edon oc'h ober dezhañ evañ e louzoù e lavaras : "Ma'z eus ur martolod bennak hag en defe ezhomm da lonkañ louzeier, me an hini eo." Da c'houde e teuas dezhañ ur c'housked pounner hag e tavas da dermal.

Ma vije bet tremenet mat an traoù em bije disklêriet d'an aotrou Livesey kement a oa o paouez c'hoarvezout. Disfiziañs am boa ouzh ar c'habiten a glaskfe, marteze, kaout an dizober ac'hanon, keuz gantañ da vezañ komzet re. Hogen an noz-se e varvas va zad hag, ouzhpenn ar c'heuz hag ar glac'har am boe dezhañ, e voen prederiet gant ar gweladennoù a reas deomp hon amezeien ha gant al labour a oa d'ober war-dro an ostaleri.

Antronoz-vintin e welis ar c'habiten war-sav. Mezv e oa gant ar rom a gavas dre furchal en ostaleri hag a evas

muioc'h eget boaz. Ur rann-galon e voe din e glevout o vlêjal e ganaouennoù-martolod. Derc'hent douaridigezh va zad, ez ae hag e teue dre an ti, daoust d'e sempladurezh. Pignat ha diskenn a rae an derezioù gant kalz bec'h. E gontell, dispak, a veze gantañ war an daol, hag aon am boa en dije graet un droug bennak ganti. Ne'm boa ket da c'hedal gwarez an doktor Livesey a oa aet war-dro un den klañv, un nebeud levioù pelloc'h.

An deiz war-lerc'h ma voe kaset korf va zad d'ar vered, edon o soñjal gant tristidigezh en hini hor boa kollet pa glevis ur vouezh o hopal tost d'an ti. Diwar an treuzoù e welis un den dall e-kreiz an hent bras, ur vazh gantañ o skeiñ war an douar. Un neuz displijus ha divalav en devoa an den, ha gwisket e oa gant ur chupenn martolod hag un erien glas gantañ a-us d'e zaoulagad. Truezus e c'harme : "Ha ne gavfen ket dre amañ ur c'hristen karantezus a-walc'h da lavarout d'un den kollet gantañ e zaoulagad o servijañ Bro-Saoz, e vro, Doue da vennigo ar roue Jord, e pe lec'h hag e pe dolead emañ ?"

"Va den mat," emezon, "emaoc'h amañ e goueled pleg-mor an Duchenn Zu, dirak ostaleri an Amiral Benbow."

"Ur vouezh yaouank a glevan," a lavaras-eñ. "Ho pezit ar vadelezh da astenn din ho torn ha da'm heñchañ betek an ostaleri."

Kerkent ha ma voen tost dezhañ, e lammas gant va brec'h, ouzh he gwaskañ ken kreñv ma chomis sabatuet

gant e nerzh. Ur weadenn boanius a reas da'm brec'h hag e roas urzh din d'e gas da gaout ar c'habiten. "Sent ouzhin raktal," emezañ, "pe e vrevin dit da vrec'h !"

"N'eo ket na fell ket din," a respontis, "met ken taeret eo ar c'habiten ma'm eus aon e rofe deoc'h un taol gant e gontell a vez atav dispak en e gichen."

"Lavar dezhañ, pa vimp dirazañ," a c'hourc'hemennas an hini dall : "Setu ur mignon deuet d'ho kwelout, Bill."

Hag e weas adarre va brec'h ken kreñv ma kredis e oa torret. Ober a ris penn-da-benn hervez e c'hoant hag e lavaras c'hoazh : "Laka e zorn kleiz em hini dehoù".

Ar c'habiten, divezvet war an taol, a daolas war an dall ur sell muioc'h a zoñjer ennañ eget a enkrez. Un dra bennak a dremenas eus an eil dorn d'egile, hag ar c'habiten a zalc'has e hini serret kloz. "Setu graet ar gefridi," eme an den dall ha, ken dilu ha tra, e kuitaas an ti hag e klevis an trouz a rae e vazh o skeiñ war an hent.

En e sav e selle ar c'habiten ouzh ar pezh a oa gantañ en e zorn : "Da zek eur," emezañ, "c'hwec'h eurvezh a chom din, a-walc'h evit dont a-benn anezho." A-vec'h distaget gantañ ar c'homzoù-se ma kasas e zorn d'e c'hourlañchenn ha ma kouezhas a-stok e gorf d'an douar, war e c'henoù. Spouronet-holl, e c'halvis va mamm, hogen marv e oa ar c'habiten, diskaret a-daol-trumm gant un taol-gwad diwezhañ.

Daoust ha ma ne garen ket kalz an den kozh, e voe

tizhet va c’halon gant an druez hag an dristidigezh he gwaske c’hoazh abaoe ma’m boa kollet va zad.



*PEVARE PENNAD*

## ARC'H AR C'HABITEN

Mall am boe da gontañ da'm mamm kement a ouien diwar-benn ar c'habiten hag a vije bet dleet din disklêriañ dezhi kentoc'h. Diouzhtu e weljomp edomp en un enkadenn diaes hag arvarus.

Ul lodenn eus arc'hant ar c'hozhiad a oa dleet deomp, hep mar, met gant tud evel Ki-Du hag ar c'hlasker dall, tuet da deuler o dorn warnañ, ne oamp ket sur da vezañ digollet. Mont da glask penn eus an aotrou Livesey am bije graet a-walc'h, met neuze e vije bet ret din leuskel va mamm hec'h-unan er gêr hep gwarez na den d'he diwall.

E gwirionez, ne c'hellemp ket chom hiroc'h er stad-se en ti. An disterañ trouz, betek hini an horolaj, a lakae spont da redek em c'herc'henn. Aon hag euzh a bege ennon o soñjal e c'helle an hini dall bezañ o kantreal tostik deomp. Setu ma rejomp hor mennozh da vont da glask skoazell d'ar gêriadenn dostañ.

Diskabell ha dorn-ha-dorn e kerzhjomp d'ar gêrig-se. Bep ur mare e raemp un harp war an hent da selaou hag-eñ ne veze den o tont d'hon heul. Hogen ne glevemp nemet

trouz an tonnoù a zeue da vervel war an aod hag hini ar brini o koagal er c'hoad. P'en em gavjomp er gêriadenn e oa deuet an deñvalijenn hag ar gouloù melen a bare en tiez a roas din nerzh-kalon.

Met allas ! den ebet ne voe dispont a-walc'h d'hon ambroug betek hon ti da reiñ deomp ar skor a glaskemp. Brud Flint, ar c'habiten laeron-vor, a oa bev c'hoazh e-touez an dud, hag o vezañ ma oa bet gwelet estrenien dizoare o redek dre an tolead, ne asantas gwaz ebet dont ganeomp. Kaer hor boe ober mezh dezho, nikun anezho ne fiñvas.

An trubuilhoù c'hoarvezet ganeomp a rae aon d'an holl ha ne gavjomp nemet unanig bennak a-youl-vat da vont war-varc'h da gemenn hon dizeur d'an aotrou Livesey ha da c'houlenn ma teuje gant tud armet d'hon diwall.

O welout e oa boud da gaout nep sikour all, e tamallas va mamm dezho o laoskentez : "Tud digalon," emezi, "pa n'eus den dispont a-walc'h da zont d'hon heul da zifenn hon ti, e tistroimp hon-unan d'ar gêr. An arc'hant a zo dleet da'm mab, hiviziken hep tad, a gemerimp en arc'h ar c'habiten marv. Ho sac'h-dorn, Itron Crossley, a gasan ganin da lakaat an arc'hant-se."

An holl a glaskas hon distreiñ diouzh hor mennozh. Koll a rejont o foan hag e tistrojomp war hor c'hiz da ostaleri an Amiral Benbow. Er-maez e pare al loar en he c'hant e-touez ar c'houmoul hag anat e oa e sklaerae an

amzer hag e vije dizolo an noz a-benn nebeut goude.

Dizarvoud e voe hor c'herzhadenn betek ar gêr. Kerkent hag en em gavet en ti, e vorailhjomp an nor ha va mamm, ne vern pegen teñval e oa, a gavas ur c'houlaouenn e sal an davarn. An eil peg e dorn egile hag hon div galon o lammat gant an anken, ez ejomp d'ar sal all e-lec'h m'edo korf ar c'habiten astennet war al leurenn.

Alc'hwez an arc'h a rankemp kavout ha, gant heug, e taoulinis e-tal an den marv d'e glask. En un dorn e oa gantañ ur baperenn, ar merk du, moarvat, teñval evel an uzil eus un tu hag ar c'homzoù-mañ war an tu all : *Amzer a lezomp ganit betek dek eur.* D'an ampoent e sonas c'hwec'h eur diouzh an horolaj. "Mamm," emezon, "termen dek eur a oa lakaet dezhañ." Kaer am boe furchal, ne gavis netra da gentañ, met, o vezañ klasket dindan e roched, e tiskoachis an alc'hwez dalc'het en e gerc'henn war-bouez ur gordennig terduet ha, diouzhtu, e pignjomp da gambr ar c'habiten.

Diaes e voe an arc'h da zigeriñ ; leun e oa ha c'hwezh butun a save eus ar pezh a oa e-barzh. Ar c'hentañ tra a weljomp war c'horre an arc'had a voe ur rumm dilhad nevez na oa bet douget biskoazh, hervez va mamm. Da c'houde e kavjomp rolladoù butun-karot, kregin eus ar seurt a gaver e Bro-Indez, div nadoz-vor sterniet gant kouevr, un horolaj a Vro-Spagn, div bistolenn gaer, un tolzadig arc'hant hag un nebeud traoùigoù hep kalz a

dalvoudegezh. E goueled an arc'h, dindan ur c'hozh chupenn martolod dislivet, e oa ur rollad paper goloet gant un tamm lien koaret, hag ur sac'hig ennañ pezhioù-moneiz a bep ment hag a bep bro.

"Me a fell din diskouez d'an hailhoned-se ez on ur vaouez onest," eme va mamm. Ha setu-hi da gontañ an arc'hant, met hir e oa kont ar c'habiten da ober rak ne ouie ket talvoudegezh an arc'hant estren ha rouez a-walc'h e oa ar pezhioù saoz. A-greiz-holl e lakais va dorn war he brec'h, o klevout un trouz a anavezen mat, hini bazh ar martolod dall o skeiñ ingal war an hent.

Dizale e voe skoet war zor an ti hag unan bennak a glaskas he digeriñ. Spouronet ha simudet e chomjomp da selaou hag, a-barzh pell, e klevjomp a-nevez trouz bazh an hini dall o pellaat. Kement-se hor frealzas hag e lavaris da'm mamm : "Kemeromp ar yalc'had hag eomp kuit ganti". Hogen ne falvezas ket dezhi va selaou hag e kendalc'has da gontañ an arc'hant.

"Amzer hon eus," emezi. "N'eo c'hoazh nemet seizh eur." Koulskoude, ur c'hwitelladenn skiltr, o tont diwar lein an dorgenn, a dregernas en noz sklas. En ur par berr e taolas va mamm an arc'hant dibabet ganti e sac'h-dorn an itron Crossley hag, evit peurechuiñ ar gont, evel ma lavaris, e sammis ganin ar pakadig a oa el lien koaret. Raktal e tiskennjomp an derezioù e-giz ma vije bet an tan war hol lerc'h, ha yao gant an hent ma ouiemp.



*Va mamm, neuze, a sachis da'm heul diwar an hent bras, war-du ribl ar wazh a dremene dre zindan ur pont.*

Sklaer e oa an noz ha savet ar vuloc'henn, nemet e chome c'hoazh un tamm bennak anezhi e goueled ar stankenn, peadra da guzhat hon tec'h. A-raok, evelato, ma vijemp aet betek hanter ar grec'henn a gase d'ar gêriadenn, ec'h en em gavjemp dindan sklêrijenn al loar.

Trouz tud o vale gant tizh a zeuas betek ennomp hag, er pellder, e paras gouloù ul letern e dorn unan anezho. Hastañ a rejomp da gerzhout ha va mamm, aet d'an eurvar (6), a lavaras din mont kuit gant an arc'hant hag he leuskel war va lerc'h. Milligañ a ris tud ar gêriadenn d'hor bezañ dilezet hag em boe keuz e oa bet va mamm re onest, ar pezh en doa hol lakaet da goll amzer.

Va mamm, neuze, a sachis da'm heul diwar an hent bras, war-du ribl ar wazh a dremene dre zindan ur pont. He stlejañ a ris dindan ar volz, re izel din da sevel va c'hein.

(6) semplet.

*PEMPVET PENNAD*

# MARV AR MARTOLOD DALL

Ar c'hoant gouzout pe zarvoud en em gavje a voe trec'h da'm aon. Kuzhet a-dreñv ur vodenn valan e c'hellis spiañ ar pezh a dremenas en-dro d'hon·ti hep bezañ gwelet.

Buan ec'h en em gavas an hailhoned e-kichen hon ostaleri. Seizh pe eizh e oant da heul an hini a zouge al letern. Tri anezho a oa o redek dorn-ha-dorn hag an hini kreiz a seblantas din bezañ ar martolod dall.

"Divarc'hit an nor !" a c'hourc'hemennas-eñ, kounnaret e vouezh. An holl, oc'h en em deuler ouzh an nor, a voe sebezet ouzh he c'havout dibrenn.

"It tre e-barzh !" a hopas ar c'hlasker dall, chomet gant daou zen all war an hent. Unan, avat, eus ar baotred, a oa savet en ti a zistroas war an treuzoù.

"Marv eo Bill !" emezañ.

"Prim d'an nec'h ! Kozh lezireien a zo ac'hanoc'h !" a c'harmas an dall, "ha degasit an arc'h ganeoc'h d'an traoñ !"

Gant tizh hag oc'h ober un trouz bouzarus e savjont gant an dereziou kozh a gase d'ar c'hambroù. Ur prenestr a zigoras ken herr ma strinkas diouti gwer torret.

"Furchet eo bet an arc'h !" a lavaras ur vouezh.

"Ha n'emañ ket pakad Flint e-barzh ?" a c'houlennas an dall brouezet hag o pilpazañ.

"N'eus liv ebet anezhañ, met arc'hant hon eus kavet, Pew."

Hogen n'eo ket gant ar yalc'h e oa nec'het an dall anvet Pew. Dirollañ a reas da luc'hachiñ ha da gunujenniñ.

"Gwelit hag-eñ n'emañ ket ar pakad gant an hini marv !" emezañ.

"Furchet eo bet Bill kaezh," a zeuas da lavarout an den a oa chomet er sal war-dro ar c'horf.

"Gant tud an ti e rank bezañ aet ar pakad !" a gounnare Pew. "Gant ar c'hrennard eo bet sammet, hep mar. M'en dalc'hfen e tennfen e zaoulagad diouzh e benn. Klaskit e pep lec'h ! Ne c'hell, nag ar vamm nag ar mab, bezañ aet gwall bell."

Neuze e voe ur cholori eus ar gwashañ. Pilet ha brevet e voe an arrebeuri, ha divarc'het holl zorioù an ostaleri. War-lerc'h ar reuz-se e lavaras ar furcherien, o tont er-maez, ne oa den en ti, ar pezh a lakaas an droug a oa e Pew da greskiñ. Eeun d'ar pred-se e skiltras div c'hwitelladenn o tont eus tu an dorgenn a oa tost d'an hent a gase d'ar gêriadenn.

"Deuet eo ar mare d'en em dennañ kuit !" eme unan bennak. "Dirk eo moarvat."

"Dirk zo ur c'hrener," eme Bew, brouezet ruz, "hag aon en devez rak e skeud. Chomit amañ mil gurun ! ha klaskit tud an ostaleri. O c'havout a rankomp anez ober tro wenn. E-lec'h spontañ, evel ma rit, diskoachomp an alc'hwez a roy tro deomp da gavout teñzor ar c'habiten Flint a ray ac'hanomp mondianed pinvidik-mor. Ur vezh e vefe deoc'h ober kazeg p'emaomp ken tost d'ar pal !"

A-dreuz-jou ([7]) e lope war e gavandidi ([8]) keit ha ma klaske ar re-mañ tennañ e vazh digantañ. E-pad ar biladeg e savas un trouz all war an hent, eus tu ar gêriadenn. Ur strollad gwazed war-varc'h a oa o teredek d'an daoulamm. Raktal, o leuskel Pew e-unan, e tec'has an hailhoned, darn war-du ar maezioù ha darn all etremek ([9]) an aod. Oc'h en em gavout dilezet gant e genseurted, e savas an dall e vouezh da c'houlenn skoazell ha truez.

"Ki-Du, Johnny ha te, Dirk, ned it ket da leuskel Pew gozh war ho lerc'h, emichañs !" a bede-eñ.

Den ne respontas hag, o faziañ war e hent, e kerzhas Pew gant hast war-du ar gêriadenn. War-bouez nebeut diouzhin e tremenas ha neuze, o klevout daoulamm ar

---

([7]) A-dro-jouez.

([8]) *Kavandad*, keneil, kompagnun.

([9]) etrezek, trema.

c'hezeg, e kollas e benn hag e krogas da redek. Ar re-mañ a oa o tont rag-eeun dezhañ hag unan anezho en diskaras a-hed e gorf war an douar ouzh e flastrañ gant e garnoù. An hini dall a ruilhas e foz an hent, lazhet-mik war an taol.

Ar varc'heien, o lammat diwar o dibroù, a ziskouezas bezañ doaniet-bras gant ar gwallzarvoud. Diouzhtu e kemennis dezho petra a oa c'hoarvezet ganeomp ha, diouzh va zu, e klevis ganto penaos o devoa bet ar mennozh da zont da reiñ skor deomp.

Ar marc'heger eus ar gêriadenn a oa aet da reiñ keloù d'an aotrou Livesey edomp en arvar eus hor buhez en devoa kavet war e hent an ofiser Dance hag ofiserien all eus ar maltouterezh eveltañ. E-lec'h kas e gefridi da benn e oa deuet an den war e giz gant ar re-mañ lakaet nec'het gant ul lestrig a roe da ziskrediñ hag a oa bet gwelet tost d'ul lec'h anvet Kal Kitt.

An degouezh-se eo hor saveteas, va mamm ha me. Pa voe douget va mamm d'ar gêriadenn e tivorfilas buan eus he fallaenn, gant sikour ur banne dour hag holennoù kreñv. Hogen kerse he devoe bepred d'an arc'hant he devoa kollet. An enseller Dance hag ar re a oa gantañ a yeas da Gal Kitt a zo e goueled ur grec'henn uhel. War evezh e kouezhfe o loened ha gant diskred eus un taol fall bennak, e tiskennjont eno war o fouezig. Aet e oa kuit al lestr dianav, met war wel edo c'hoazh koulskoude. Huchet e

voe dezhañ gant an aotrou Dance hag ar respont ne zaleas ket : “It war ho kiz,” a c’hourdrouzas ur vouezh, “ma ne vennit ket tapañ plom en ho penn !” War he ger e strakas un tenn hag a c’hwitellas o vont e-biou da vrec’h an enseller. Hemañ a gasas raktal un den da gemenn d’ar porzh tostañ lakaat ul lestr gward-aodoù da glask penn eus an hini a oa tec’het.

Da c’houde ez is, gant an aotrou Dance, betek ostaleri an Amiral Benbow. Kement tra eno a oa bet brevet ha diskaret, betek an horolaj a oa a-blad war al leurenn e-touez an arrebeuri all. Anat e voe din e oamp rivinet.

Ouzhpenn yalc’h ar c’habiten e oa aet gant al laeron ar moneiz hor boa e tiretenn ar c’hontouer.

“Petra ’ta edont c’hoazh o klask,” a c’houlennas an aotrou Dance, “pa oa aet ganto an holl arc’hant ?”

“Un dra bennak, moarvat,” emezon, “a zo ganin em godell, ur pakad hag am eus ezhomm da skoachañ en ul lec’h kuzh.”

“Mar karit er c’hemerin,” a lavaras an enseller.

“D’an aotrou Livesey,” emezon, “e karfen e reiñ.”

“Mat-tre, Hawkins,” emezañ laouen, “un den hegarat eo an aotrou Livesey hag, o vezañ m’emaon dindan e veli, e tlean disklêriañ dezhañ, dre skrid, kement a zo c’hoarvezet. Bremaik ez in d’e gaout ha c’hwi a c’hello dont ivez ganin.”

Kerkent ha distroet d’ar gêriadenn e welis va mamm

da lavarout dezhi va mennozh da vont gant an enseller betek ti an doktor, hor mignon.

"P'hoc'h eus ur marc'h mat, Dogger," a c'hourc'hemennas an aotrou Dance da unan eus e dud, "e kemeroc'h Hawkins war an talier hag ez aimp en hent."

Nebeut amzer goude edomp holl war varc'h hag e kerzhjomp kuit d'an drip.



*C'HWEC'HVET PENNAD*

# PAPERIOÙ AR C'HABITEN

Dirak ti an doktor Livesey e chomjomp a-sav ha Dogger a laoskas unan eus e stleugoù ganin da ziskenn. Skeiñ a ris war an nor hag ur vatezh, deuet da zigeriñ, a gemennas din e oa aet he mestr da gastell ar marc'heg Trelawney. N'edo ket pell ar c'hastell ac'hano hag, hervez an aotrou Dance, e vijemp eno en ur redadenn verr. Ar wech-mañ ne bignis ket war ar marc'h met, peg er stleug, en heuilhis o redek. Er penn uhelañ d'an alez gwez kaer e oa savet ar c'hastell, ur mell savadur anezhañ gant e dourioù.

Digoret e voe da Zance ha din ha kaset e voemp, penn da benn trepasoù hir, goloet gant pallennoù blot, betek ur sal vras leun a levrioù talvoudus hag a briz bras. A bep tu d'ar goc'had tan a zeve war an oaled edo azezet ar marc'heg hag ar medisin, bep a gorn-butun ganto. Sevel a reas ar marc'heg diwar e gador da ober degemer deomp. Un den mentek e oa, c'hwec'h troatad sav dezhañ da nebeutañ. Un dremm gaer en devoa, teñvalaet gant

kulvennoù ([10]) du e zaoulagad, hag alies e oa e neuz un disterañ otus. E zremm a oa chomet rust ha rous war-lerc'h ar beajoù hir ha niverus en devoa graet.

"Noz vat deoc'h, Aotrou Dance," eme ar marc'heg hag an doktor, war e lerc'h, a lavaras :

"Noz vat, Dance, ha dit-te ivez, Jim."

Ha Dance en e sav, ha goude bezañ saludet, a reas an danevell eus an darvoudoù nevez-tremenet. Ar marc'heg hag an doktor a selaoue, ken sebezet o-daou ma laoskjont an tan da vervel war o butun. O klevout he devoa kredet va mamm distreiñ d'an ostaleri da glask an arc'hant a oa dleet dezhi, e voe ken sebezet ar medisin ma skoas gant nerzh war e vorzhed. Endra ma kendalc'he Dance gant e gaoz, ez ae hag e teue ar marc'heg dre ar sal. Evit ma vije aesoc'h dezhañ klevout, e lamas an aotrou Livesey e vaoutenn boultret diwar e benn touzet berr, ar pezh a roas dezhañ un neuz dic'hortoz hag iskis.

Pa davas an enseller da gomz e voe meulet ha din-me ivez e voe lavaret e oan ur paotr kalonek.

"Hawkins," eme an aotrou Trelawney, "sonit ar c'hloc'hig ma vo degaset d'an aotrou Dance peadra da evañ."

"Evel-se," a lavaras an doktor, "ouzhpenn arc'hant edo an hailhoned-se o klask ?"

---

([10]) abrantoù, gourennoù.

“Ya, aotrou,” a respontis, “ha ganin emañ an dra o devoa mennozh da gavout.”

Hag ec’h astennis dezhañ ar pakad klozet el lien koaret. E-lec’h e zigeriñ, daoust d’e vall da c’houzout pêtra a oa e-barzh, el lakaas e godell e chupenn.

P’edo an enseller o vont da gimiadiñ, echu gantañ e gefridi, e lavaras ar medisin em boa ezhomm da zebriñ un dra bennak, hag e voe degaset din, war un daol vihan, bara hag un tamm pastez dube a gavis dispar, ken du e oan gant an naon.

“Jim a vennan delc’her ganin henozh,” eme an aotrou Livesey d’an enseller. “Warc’hoazh er c’hasin d’e vamm. Rak-se e c’helloc’h mont kuit heptañ.”

Dance a hetas noz-vat d’an holl hag hor c’huitaas neuze hep daleañ pelloc’h.

“Ha bremañ, marc’heg,” eme an doktor, “ha klevet hoc’h eus, anv eus Flint, al laer-mor, a reas kement a dorfedoù e-doug e vuhez ?”

“A-dra-sur, Livesey,” a zistagas hemañ, “kement a aon a rae d’ar Spagnoled ma oan techet da estlammiñ gant brud e daolioù sebezus o vezañ ma oa Saoz eveldomp. Soñj am eus eus an deiz ma tec’has dirazañ ar mezvier a gabiten a rene hol lestr. Eus ar penn all da enez an Dreinded, e-lec’h m’en em gavemp d’an ampoent, e redas da guzhat da Borzh-Spagn.”

“E Bro-Saoz, ivez,” a lavaras ar medisin, “em eus

klevet komz eus ar Flint-se. Met daoust hag arc'hant en devoa ? Aze eo emañ an dalc'h."

"Arc'hant ? Ya, sur," a respontas ar marc'heg, "ha kalz zoken ! Petra 'ta e vije deuet al lamponed d'ober betek amañ, en riskl eus o buhez, ma n'eo ket evit klask arc'hant ?"

"Ha m'emañ ganin em godell ar pezh a vefe gouest da reiñ disaouzan deomp eus teñzor Flint," eme an aotrou Livesey, "ha krediñ a ra deoc'h ez eo hennezh ur voujedenn ([11]) vurzhudus ?"

"Flint," a lavaras Trelawney, "a oa pinvidik-mor, ha n'en deus graet, e-doug e vuhez, nemet lazhañ evit kreskiñ e zanvez. M'hol laka paperioù Bill, ar forbann kozh a anvit ar c'habiten, war roudoù ar binvidigezh-se, ez on darev da lakaat paramantiñ ul lestr e porzh-mor Bristol, war va mizoù va-unan, ha da vont gantañ da glask penn eus an teñzor, na pa vefe ret din koll ur bloaz evit se. Hag evel-just, Livesey, c'hwi ha Jim Hawkins a zeuy ganin."

Gwriet e oa an tamm lien koaret a c'hronne ar pakad hag ur sizailh a rankas an doktor da gaout evit e zigeriñ. Ur c'haier hag ur gartenn a oa ennañ, hag e sellemp outo, ar marc'heg ha me, dreist skoaz ar medisin, rak eus an daolig ma oan azezet e oan bet pedet gantañ da dostaat.

---

([11]) Yalc'had, sammad arc'hant.



*Ur c'haier hag ur gartenn a oa ennañ, hag e sellemp outo, ar marc'heg ha me, dreist skoaz ar medisin…*

War follennoù kentañ ar c'haier, ne oa netrâ nemet labour pluenn diouiziek, evel un esa graet da c'houzout hag-eñ e skrive mat benveg ar skrivagner. Pelloc'h e lennjomp pozioù evel ar re-mañ : «Billy Bones ne ra forzh gant netra», ha goude : «Mister W. Bones eil kabiten», «N'eus mui a rom», «E donvor Palm-Key en deus bet anezhañ» hag un nebeud gerioù all digompren strewet du-mañ du-hont.

“N'eus amañ netra hag a dalvezfe d'hor sklêrijennañ,” a lavaras an aotrou Livesey.

Larkoc'h e oa reizhet dek pe zaouzek pajenn evel re ul levr-kontoù, gant un deiziad e penn pep linenn ha meneg eus ur guchennad arc'hant er penn all. Netra da zisplegañ evit pe abeg e oa bet douget ar c'huchennadoù, nemet un nebeud kroazioù war bep linenn.

Bep ur mare, hogen rouez a-walc'h, e kaved meneg eus ul lec'h bennak, da skouer : «E donvor Caracas» pe anv eus ul led hag un hed evel «62°17'20”, 19°2'40”». Ar c'hontoù en em astenne war un ugent vloaz bennak hag a oa klozet war-lerc'h pe dre fazi e-kerzh an daspugnadenn. Dirak an niver diwezhañ e oa skrivet : «Bill, e voujedenn».

“Ne gomprenan netra er c'hontoù-se,” eme an aotrou Livesey.

“Ken sklaer eo hag an deiz,” a zisklêrias ar marc'heg. “Ar c'hroazioù a zo bet graet, moarvat, evit merkañ niver

al listri bet skrapet pe niver ar c'hêrioù bet drastet gant al laeron-vor, padal e kreske ar c'huchennadoù endra ma save Bill uheloc'h e karg."

"Ganeoc'h hep mar emañ ar wirionez," a zistagas an doktor. "Setu ar pezh a dalvez bezañ bet o veajiñ."

"Da'm meno," a spisaas ar marc'heg, "ar meneg graet eus donvor Caracas a oa evit delc'her eñvor eus ul lazhadeg graet eno e bourzh ul lestr reuzeudik bennak, Doue da bardono d'an dud keizh a oa warnañ !"

War ar pajennoù diwezhañ e oa anvioù-lec'h amañ hag ahont. E diwezh ar c'haier e kaved un daolenn o reiñ kenetrezo talvoudegezh moneiz ha pezhioù arc'hant hag aour Bro-Saoz, Bro-Spagn ha Bro-C'hall.

"Ul louarn fin e oa ar Bill-se," eme an aotrou Trelawney. "N'eo ket eñ a vije bet lakaet da faziañ."

Ar baperenn all tennet eus ar pakad a oa anezhi kartenn un enez, furm un aerouant dezhi. Peder lev hirder he devoa an enez ha merket mat e oa al lec'h m'en em gav er bed. War un dresadenn anezhi he c'helled gwelout he meneziou, unan en o zouez anvet al Lunedenn-Hirwel, hec'h oufioù, he flegoù-mor hag al lec'hioù da eoriañ listri er gwasked. Teir groazig ruz a oa merket war ar gartenn : div e norzh an enez hag unan er mervent hag e-kichen houmañ, skrivet munut ha skañv e ruz ivez, gant un dorn barrekoc'h eget hini ar c'habiten, ar gerioù-mañ : «Amañ an darn vrasañ eus an teñzor».

A-dreñv ar gartenn, skrivet gant an hevelep dorn, e oa disklêriadurioù da reiñ kelennadurezh diwar he fenn :

«Ar wezenn vras, war zinaou al Lunedenn-Hirwel, evit en em heñchañ, Norzh-norzh-reter.

Dek troatad.

An tolzennoù arc'hant er guzhiadenn war-du an norzh. Emañ war-eeun da dorgenn ar reter, dek goured er su d'ar gribenn zu a zo dirazi.

An armoù a zo aes da gavout, en tevenn traezh, diouzh tu an norzh, e penn kap ode an hanternoz, etremek ar reter. J-F.»

Ne oa ket hiroc'h ar bommoù-se digompren din. Ar marc'heg hag an doktor, avat, a oa barr gant al levenez.

"Warc'hoazh," eme an aotrou Trelawney, "ez in da Vristol da brenañ ul lestr hag hor c'haso da enez an teñzor. A-benn pemzektez ac'hann em bo ar c'haerañ hini a c'houfed da gavout ha warnañ ar gwellañ kouch martoloded a zo biskoazh. C'hwi, Livesey, a guitay ho micher ken enoeüs ha Jim a zeuy ganeomp evel paotr-a-gambr. Neketa, Jim, e ri ur paotr-a-gambr a-zoare ? Goude un treizh didrubuilh e tegouezhimp en enez hag e sammimp ganeomp pinvidigezhioù diniver ar forbann Flint, peadra anezho d'hor gwalc'hañ holl. C'hwi, Livesey, a vo medisin war ar bourzh ha me an amiral. Redruth, Joyce hag Hunter a gemerin ivez ganin."

"Ganeoc'h ez in a galon vat, Trelawney," eme an

doktor, “ha Jim, moarvat, a ray eveldon. Hogen, un den a laka diaes va spered.”

“Piv eo al lakepod-se ?” a c’houlennas ar marc’heg.

“C’hwi hoc’h-unan,” a respontas an doktor. “N’ouzit ket delc’her war ho teod hag aon am eus e vefe brudet hor mennad ganeoc’h. N’emaomp ket hon-unan o c’houzout anv eus teñzor Flint hag al lankidi a zeuas da ostaleri an Amiral Benbow o deus mennozh ivez da lakaat o c’hrabanoù warnañ. Rak-se bezomp war evezh aon e c’hoarvezfe droug gant hini pe hini ac’hanomp. Jim ne’m c’huitay ket diwar hiziv ha c’hwi, pa’z eoc’h da Vristol, kasit ganeoc’h, d’hoc’h ambroug ha d’ho tiwall, Joyce hag Hunter.”

“Ar wirionez a zo ganeoc’h, Livesey,” eme ar marc’heg. “Hiviziken e vin ken mut hag ur post-kleuz.”

*SEIZHVET PENNAD*

# MONT A RAN DA VRISTOL

Ne dremenas ket an traoù evel ma kredemp e vijent aet. An aotrou Livesey a rankas mont da Londrez da glask ur medisin all da gemerout e lec'h. E kastell Trelawney, e-keit-se, em boe ti hag aoz, ha gwarez ar gward-chase kozh, Redruth en devoa kefridi da'm diwall.

Dirak tan an oaled, em c'hambr, em boe amzer da huñvreal ha da brederiañ. Dalc'het em boa soñj eus kement a oa war ar gartenn hag ec'h en em welen o tilestrañ, gwech en tu-mañ ha gwech en tu all d'an enez. Kement lec'h ha takad anezhi am boa desket anaout hag, hervez va faltazi, e reden dreizi a-dreuz hag a-hed hag a bep penn dezhi. A spered e saven war lein he menez uhelañ, anvet al Lunedenn-Hirwel, hag ac'hano e taolen ur sell en-dro din war ar vro a oa kaer-meurbet. En em welout a raen oc'h en em gannañ a-gevret gant va c'havandidi ouzh gouezidi al lec'h-se, pe o tec'hout dirak loened ferv.

E-keit-se, koulskoude, e oa daleet ar marc'heg gant an difreoù en devoa da ober. Ul lizher eus e berzh en em

gavas un deiz, evelkent, gant anv an doktor war ar golo hag ur meneg o reiñ ar gwir da Redruth, pe din, d'e zigeriñ ma ne vije ket ar medisin er gêr. Me eo ar zigoras ar skrid, rak ar gward kozh ne ouie lenn nemet skritur moul. Setu petra a oa war al lizher :

*Ostaleri an Eor kozh, Bristol*
*d'ar 1añ a viz Meurzh 17..*

*Livesey ker,*

*N'ouzon ket hag-eñ emaoc'h er gêr pe e Londrez bepred, ha setu perak e skrivan deoc'h d'an daou lec'h.*

*Prenet ha paramantet eo al lestr a zo er porzh ouzh an eor. N'hoc'h eus gwelet morse koantoc'h goueletenn : ur bugel a vefe gouest d'hec'h embreger. Bet em eus anezhi dre hanterouriezh va mignon Blandly a zo bet hegarat-meurbet em c'heñver, evel an holl amañ a-hend-all abaoe ma ouzer e tleomp mont da glask an teñzor.*

"N'eo ket bet ar marc'heg evit mirout da wrac'hiñ," emezon da Redruth, o troc'hañ va lennadenn. "Setu un dra na blijo ket kalz d'an aotrou Livesey."

"Ne welan ket perak ne gomzfe ket an aotrou Trelawney," a c'hrozmolas ar gward kozh, "ma plij gantañ en ober. Kement-se a sell outañ muioc'h eget ouzh an doktor !"

Ne dalveze ket tabutal hiroc'h hag e kendalc'his da lenn :

*"Hispaniola" eo anv al lestr. Gwerzhet eo bet din*

*a-stok-varc'had. Ar vrud a red eo Brandly un den onest, hogen gwall droet gant an arc'hant. Dezhañ e vije bet al lestr hag e werzhet en dije din ker-spontus. Met droukprezegerezh hepken eo kement-se, rak anzav a ra an holl perzhioù dispar an "Hispaniola".*

*Ne gerzhas ket buan al labour gant ar vicherourien baramantour, lezirek da zifreañ. E-keit-se e klaskis ur c'houch martoloded evit ar bourzh, met ne gavis nemet pemp pe c'hwec'h. C'hoant am boa da gaout un ugent bennak, gant aon rak ar c'houezidi a c'hellfe bezañ en enez, pe rak ar Spagnoled hag ar C'hallaoued villiget.*

*Hogen emaon o paouez diskoachañ un den a vo talvoudus-bras deomp. Edon war ar c'hae pa'm boe tro da rannañ kaoz gantañ. An eontr John Silver a reer outañ ha deuet e oa d'ar porzh da aveliñ e benn. O telc'her un davarn emañ gant e wreg, ur vorianez anezhi, tost a-walc'h d'ar c'hae.*

*Martolod eo bet bet hag e yec'hed pe, marteze, natur fall e bried, en ali da verdeiñ a-nevez. Deuet e oa war e vizhier-loaek pe e flac'hoù — rak ur c'har en deus kollet e servij hor bro, hep bezañ bet an disterañ pañsion, un dra vezhus evel ma welit.*

*Dre druez outañ em eus e gemeret evel mestr-keginer. Anavezout a ra holl vartoloded Bristol hag, a-drugarez dezhañ, em eus kavet ar baotred am boa ezhomm anezho, tud kalet, gouiziek war o micher ha barrek da lakaat hol*

*lestr da gerzhout a-zoare. Gantañ on bet aliet, ha sentet em eus outañ, da reiñ an digouvi da zaou eus ar vartoloded am boa kavet da gentañ. N'eo ar re-se, war a lavar, nemet martoloded dour dous, ur seurt gwazed n'eus ket da fiziout warno.*

*Yac'h-pesk on ha boueta a ran re-bar d'ul leon.*

*Ra'z aio Hawkins gant Redruth da welout e vamm ra'n em gavint amañ kerkent ha ma c'hellint.*

*Ho kortoz a ran gant mall. Na gollit ket amzer.*

*John* TRELAWNEY.

Un dibenn a oa e diwezh al lizher :

*Disoñjet em eus lavaret deoc'h e kaso Bradly ul lestr war hor sikour ma ne vezomp ket distro e dibenn miz Eost. Ouzhpenn-se en deus diskoachet un ofiser a dalvoudegezh evit ren al lestr. Un den eo ha na c'hoarzh ket bemdez, gwazh a se, met kement-se ne vern ket kalz. Silver en deus degaset din un eilkabiten, e anv Arrow, hag ur mestr-martolod a oar c'hoari gant e c'hwitell.*

*Peurc'hraet eo al labour war ar c'houeletenn ha mall am eus da gemerout ganti hent an donvor.*

*Foei d'an teñzor ! D'ar mor e-unan eo am eus diouer !*

*J.T.*

*Hawkins a c'hell tremen un nozvezh e ti e vamm.*

*J.T.*

Gant ar brasañ levenez e lennis al lizher, padal e oa teñval tal ar paourkaezh Redruth, glac'haret gant ar soñj

da rankout kuitaat e vro. N'en dije ket karet displijout d'e vestr, pa vije bet ne vern pehini eus ar warded-chase all laouen-bras da gemerout e lec'h.

Antronoz-vintin, eta, ez ejomp da ostaleri an Amiral Benbow, renket a-nevez dre urzh ha war gont ar marc'heg, e-lec'h ma kavis va mamm hag ur c'hrennard he devoa kemeret d'he skoazellañ. Buhez fall a ris dezhañ e-keit ha ma voen eno, o vezañ ma ne oa ket lemm a spered ha ma oa divoaz ouzh labour an ti.

Ur pouez pounner a samme va c'halon pa gimiadis diouzh va mamm ha diouzh ar pleg-mor en devoa gwelet ken alies ar c'habiten kozh o kantreal war e aodoù, e dog tric'horn war e benn hag e lunedenn-hirwel dindan e gazel.

En ostaleri ar *Royal George*, e-kreiz al lanneg, e pignis er val-bost gant Redruth p'edo an noz o tont. Azezañ a ris etre ar gward kozh hag un den tev ha lart. A-barzh pell ha daoust d'ar yenien ec'h en em rois da voredìñ ha, goude-se, da gousket c'hwek. Antronoz, pa zihunis, edomp e Kêr-Vristol, dirak ur mell ti bras. Eno e tiskennjomp hag, o vezañ ma oa ar marc'heg o chom pelloc'h, ec'h heuilhjomp kaeoù ar porzh evit mont davetañ.

Un niver bras a listri a bep bro hag a bep ment a oa eoriet eno, warno martoloded o labourat, e-ser kanañ ha c'hwitellat. Kalz anezho am souezhas gant o zorkadoù blev druz war gern o fennoù, hag ar ruilhodennoù a zougent en istribilh ouzh o divskouarn. Buhez e-leizh a

oa er porzh, e-kreiz c'hwezh kreñv an ter-du a save a bep tu.

A-benn ur pennad bale e kavjomp an aotrou Trelawney a oa o tont er-maez eus an ostaleri m'en devoa graet e ziskenn. Evel un ofiser a vor e oa gwisket gant dilhad glas ha kemeret en devoa neuz ha bale ar vartoloded. Diouzhtu p'hor gwelas e voe laouen-bras : "Ac'hanta, paotred," emezañ, "en em gavet oc'h ? Gwell a se, rak an aotrou Livesey a zo ivez o tegouezhout. Bremañ eo klok ar c'houch hag e c'hello ar c'houeletenn kemerout hent an donvor."

Fouge ha dudi a oa enno hag e c'houlennis :

"Pe da vare, aotrou, ez aimp kuit ?"

"Warc'hoazh vintin," emezañ, "e vo savet an eor."

*EIZHVET PENNAD*

## OSTALERI AL LUNEDENN-HIRWEL

Kerkent ha ma'm boe debret va lein, e roas ar marc'heg din ur poz da gas da John Silver. Lavaret e voe din e pelec'h kavout hemañ ha, plijet-bras adarre, e kerzhis hed-ha-hed ar riblennad listri hag a-dreuz etre ar c'harradoù niverus a varc'hadourezh a zeue d'ar porzh.

Kavout a ris, buan a-walc'h, an ostaleri a glasken a oa anvet al Lunedenn-Hirwel hag a zouge, evel arouez, ur seurt benveg, aozet e kouevr, hag ur skritell nevez-livet. Etre div straed en em gave ha warno o-div e tigore. Koantik ha plijus e oa gant e rideozioù ruz, he neuz kempenn hag he leurenn warni ur gwiskadig traezh fresk.

Pa vountis an nor, e chomis nec'het, da gentañ, ken kreñv e komze ar vartoloded a oa e-barzh, azezet ouzh an taolioù, e-kreiz ar moged butun. Un den, ur c'har droc'het dezhañ a-rez e gorn-lez, a yae hag a zeue dre ar sal, ur vazh-loaek gantañ dindan e gazel gleiz. Skañv ha dilu e oa, re-bar d'ul labous o lammikat lijer hag o redek

prim pa veze galvet. Drant ha drev dezhañ o servijañ e ostizidi, e komze laouen outo hag e tistage hegarat, bep ur mare, un taolig, gant palv e zorn, war skoaz hiniennoù anezho. Daoust ma n'en anavezen ket, e voe anat din e oa an den-se John Silver pe Long John evel ma veze ivez graet outañ.

Evit anzav ar wirionez, pa'm boe lennet lizher an aotrou Trelawney, e oa deuet soñj din eus martolod e c'har droc'het a gomze ar c'habiten kozh anezhañ. Hogen anavezet em boa hemañ hag ar martolod gwall-livet a vanke daou viz dezhañ war un dorn hag ivez Pew, an hini dall, hag e ouien pe dres o devoa al laeron-vor. Ne oa nep heñvelidigezh etrezo hag an den a-zoare a żalc'he an ostaleri. Va enkrez, eta, a nijas buan kuit hag ez is etrezek an ostiz :

"Ha c'hwi eo an aotrou Silver ?" a c'houlennis.

"Ya, va faotr," emezañ, "va anv eo." Ha neuze e rois dezhañ al lizher.

Skodêget e voe oc'h anavezout skritur ar marc'heg hag, o plomañ e gorf daoust d'e souezh :

"Ha ! te eo hor paotr-a-gambr nevez ?" emezañ o stardañ din va dorn.

Eeun d'an ampoent e savas unan bennak diouzh taol hag, o tigeriñ an nor, e lammas prim war ar straed e-lec'h m'en em lakaas da redek.

"Harzit an den-se !" a c'harmis. "Ki-Du eo !"

Anavezet em boa al lakepod gwall-livet a zeuas da glask penn eus ar c'habiten kozh da ostaleri an Amiral Benbow.

"Ne vern piv eo," eme Silver, "met aet eo ac'hann hep paeañ din e vanne, un dra na c'hellan gouzañv, na pa vefe a-berzh an amiral Hawk e-unan. Red war e lerc'h, Harry, ha degas al lampon din amañ !"

Unan eus ar re dostañ d'an nor a sentas kerkent hag, e-keit ha ma haste : "Pe gi a rez outañ ?" a c'houlennas Silver, o tispegañ diouzh va dorn.

"Ki-Du," emezon. "Ha n'en deus ket komzet deoc'h an aotrou Trelawney eus al laeron-vor ? Ki-Du a oa unan anezho."

"Ne c'hell ket bezañ ! Hag em zi ?" a hope an ostiz. "Ben, kae da reiñ dorn da Harry. Hê ! Morgan," a lavaras da unan all, "ha gwelet ho poa morse ar c'hi-se, Ki-Du ?"

"Ne'm boa ket, aotrou," eme Vorgan o saludiñ.

"N'en anavezec'h ket ?"

"Nann, aotrou."

"Dre Jupiter !" a c'hourdrouzas Silver, "gwell a se evidoc'h ! Ma anavezit tud ar seurt-se e vefe gwelloc'h deoc'h chom hep lakaat ho treid em zi. Ha petra a lavare deoc'h ?"

"N'ouzon ket gwall vat, aotrou," a respontas Morgan.

"Ur penngos pe ur penn-kristen eo a zo war ho tivskoaz ? Marteze n'ouzit ket petra a lavarec'h hoc'h-

unan ? Ac'hanta, eus petra e komze, eus beajoù kabitened pe listri ?"

"Eus an aozañ listri eo e komzemp," a respontas Morgan.

"Eus an aozañ listri, gwir ? Gwell a se. Distroit d'ho kador, martolod dour dous !"

D'ar pred ma'c'h azeze ar martolod kozh ouzh e daol, an ostiz am sachas davetañ da lavarout din e pleg va skouarn — ar pezh a lakaas un tammig lorc'h ennon — e oa Morgan ur paotr mat, hogen un den pounner ha beulz ([12]).

"Ki-Du ?" emezañ. "Kavout a ra din bezañ klevet an anv-se c'hoazh ha, marteze, em eus bet e welet. Ha bremañ, pa soñjan mat, e kredan eo bet deuet betek amañ gant un den dall anvet Pew."

"Pew ?" emezon. "Anavezet em eus ivez ar gwallbaotr-se !"

"Ya !" a hopas Silver. "Hennezh en devoa tres ur gwir forbann ! Ben, avat, a zo ur reder eus an dibab ha ne zaleo ket da dizhout Ki-Du. Laouen a-dra-sur e vo ar c'habiten Trelawney pa glevo hor bo lakaet an dorn warnañ."

Ken gwirion ha diwidre e seblantas din komzoù an ostiz ma nijas kuit diouzh va spered an diskred a oa bet peget ennon o welout Ki-Du en davarn. Ul lubaner e oa

---

([12]) Genaouek.

eus Silver ha gouest da douellañ ne vern pe varner pe bolis. E grediñ a ris war e c'her, hep an nebeutañ disfiziañs outañ, endra ma pilpaze a-dreuz ar sal evel un den disamm e goustiañs.

Distro e oa Harry ha Ben o lavarout n'o devoa ket kavet Ki-Du, en em gollet e-touez an engroez e-lec'h ma oant bet kemeret o-daou evit laeron gant an dud.

"Setu ur gwall daol o paouez c'hoarvezout ganeomp, Hawkins," a druezas Silver. "Petra 'lavaro ar c'habiten Trelawney ? Ma'm bije bet va div c'har evel kent, pa oan mestr-martolod, ne vijen ket bet seizhdaleetoc'h evit lakaat va c'hrabanoù warnañ. Bremañ pa'z eo kouezhet hor meud en hon dorn, e vimp tamallet gant ar c'habiten d'e vezañ laosket da redek."

Diskouez a rae bezañ lakaet diaes hag e lope war an taolioù evit tremen e gaouad imor. N'ouzon mui war be zigarez e kinnigas un droiad banneoù d'e ostizidi, na perak e tiskordas da c'hoarzhin, o lakaat an holl da ober eveltañ. Ken kreñv ha ken kalonek e c'hoarzhe ma rede an daeroù eus e zaoulagad.

"Pebezh leue-mor a ran-me, Hawkins !" emezañ e-ser kendelc'her gant e c'hoarzh. "Ne'm eus ket muioc'h a skiant eget ur mousig. En em glevout mat a raimp a-dra-sur, va faotr. Gortoz ma wiskin va zog tric'horn ha ma'z aimp davet ar c'habiten da gontañ dezhañ ar pezh a zo c'hoarvezet, rak ken kablus omp an eil hag egile."

P'en em gavjomp war ar c'hae, Silver, hegarat em c'heñver, ne ehane ket da gomz din eus al listri a welemp. Klevout a ris gantañ a be bro e oant ha war-dro pe donellad a c'helle pep hini dougen. Hag e konte istorioù ha darvoudoù c'hoarvezet gantañ e-doug e ergerzhoù war vor.

En ostaleri an aotrou Trelawney e kavjomp ar marc'heg hag an aotrou Livesey o predañ. Silver a zisplegas dezho penn-da-benn hag en un doare gwirion kement a oa nevez-c'hoarvezet. Bep ur mare e tistroe war-du ennon o lavarout : "Neketa, Hawkins ?" ha, bep gwech, e vezen asant gantañ.

Pa voe echu ar gaoz, e kemeras Silver e vazh-loaek evit hor c'huitaat.

"Da beder eur emberr," eme ar marc'heg dezhañ, "e ranko an holl bezañ war al lestr."

"A-benn an eur-se e vin du-se ganeoc'h," a respontas ar mestr-keginer en ur saludiñ hag o vont kuit.

Keuz o devoe an daou aotrou o vezañ m'en devoa gallet Ki-Du en em ripañ kuit, daoust ma ne verne ket kalz dezho ur seurt tra.

"Silver, da vihanañ," eme an doktor, "a zo un den a-zoare ha fiziañs am eus ennañ. Laouen on, Trelawney, pa'z oc'h bet gouest da gavout un den ken onest ha leal."

Ganto ez is neuze da weladenniñ an *Hispaniola* a oa ouzh hor gortoz er porzh.

*NAVET PENNAD*

## E-LEC'H MA'Z EUS ANV EUS POULTR HAG ARMOÙ

Eoriet e oa an *Hispaniola* war-hed ur pennadig diouzh ar c'hae. Mont a rejomp dezhi gant ur vagig a dremenas dindan *frigalionoù* pe a-dreñv arosioù al listri dastumet er porzh, hag, o tremen en o c'hichen, e wigoure kein hor skaf o ruzañ ouzh ar c'herdin.

An eilkabiten hon degemeras e bourzh ; ur martolod kozh e oa an aotrou Arrow, roufennet e zremm ha kalet e liv, gant ruilhodennoù aour en istribilh ouzh e zivskouarn. Deuet-mat e oa d'an aotrou Trelawney, padal en devoa hemañ, hervez m'er gwelis da c'houde, kemeret kaz ouzh ar c'hentañ kabiten.

Pa voemp en em vodet er sal, e teuas ur martolod da gemenn e c'hoantae ar c'habiten Smollett komz ouzh an aotrouned.

"Lavarit d'ar c'habiten dont pa blijo gantañ," eme ar marc'heg ; "darev on d'e zegemerout amañ."

Diouzhtu war-lerc'h e gannad ec'h en em gavas ar c'habiten a serras, gant evezh, an nor a-dreñv e gein.

"Ac'hanta, kabiten, petra 'zo a nevez ganeoc'h ?"

"Ne blij ket din ar veaj emaomp o vont da ober," a respontas-eñ, "nag hor martoloded, na, kennebeut all, an eilkabiten. Setu da'm meno komz sklaer ha fraezh."

"Marteze," a c'houlennas Trelawney, "ne blij ket deoc'h muioc'h al lestr ?"

"Pa'm bo e lakaet en aprou, e vin gouest d'e varn gant gouiziegezh," eme Smollett. "Hogen, da c'hortoz, e seblant din bezañ ul lestr a-zoare hag aozet mat."

"Marteze, piv 'oar," eme adarre Trelawney, "ne blij ket gwelloc'h deoc'h an hini en deus graet koumanant ganeoc'h ?"

"Ne dalvez ket tabutal hiroc'h," a lavaras d'e dro Livesey a wele edo an traoù o vont da drenkañ. "Re pe gentoc'h re nebeut en deus komzet ar c'habiten. Ret e vo dezhañ reiñ deomp e damalloù da c'houzout. Diouzh ho klevout, ne blij ket deoc'h ar veaj ? Perak an dra-se ?"

"Koumanant am boa graet ouzh an aotrou Trelawney," a respontas Smollett, "d'e gas e sekred d'al lec'h ma roje urzh din d'en ober. Hogen, gant tud ar bourzh o-unan em eus klevet ez eomp da glask un teñzor. Ha reizh eo kement-se ?"

"N'eo ket !" a zistagas an aotrou Livesey.

"Un afer gizidik eo houmañ," a spisaas ar c'habiten.

"Ne blij ket din ez afemp da glask penn eus un teñzor, dreist-holl pa gomz an holl eus an dra, betek ar peroked zoken."

"Peroked Silver ?" a c'hoapaas ar marc'heg.

"Un doare eo da lavarout," eme Smollett, "e oar an diwezhañ martolod ar pezh a zo bet dalc'het kuzh ouzh ar c'habiten. Diwallit, m'ho ped, rak ur gudenn a vuhez pe a varv a c'hellfe hon hini dont da vezañ."

"Graet hon eus hon diarbennoù," a lavaras Livesey, "evit ma c'hellimp bezañ diarvar diwar hor penn. Hag hor martoloded, ne blijont ket deoc'h ?"

"Me 'gred e vije bet mat din kaout ar gwir d'o dibab va-unan," eme ar c'habiten.

"Soñjal a ran eveldoc'h," eme an doktor war e c'her. "Met n'en deus ket mennet va mignon ober dispriz ouzhoc'h ha n'eo nemet ur fazi eus e berzh. Ha pe abeg a gavit en aotrou Arrow ?"

"Ne blij ket din," a voe respont ar c'habiten. "Ur martolod mat e c'hell bezañ, hogen re lez-ober er c'havan gant e dud. Evit bezañ un ofiser mat e tleer kaout beli war ar vartoloded hag eñ, siwazh, a vez oc'h evañ ganto dirak ar wern vras."

"Ha karout a ra e vanne ?" a c'houlennas an doktor.

"Ne ra ket," eme ar c'habiten. "Met kalz re en o aez e vez ar baotred gantañ, pa ne oar ket o lakaat da sujañ a-walc'h."

“Hag evit echuiñ, kabiten,” a c’houlennas an doktor, “ha lavarout a reoc’h deomp petra a c’hoantait ?”

“Ha mennet oc’h da ober ar veaj-se ?” eme ar c’habiten.

“Ya, kousto pe gousto !” a grias ar marc’heg.

“Mat-tre,” a lavaras ar c’habiten. “Neuze, p’hoc’h eus selaouet gant habaskted traoù ha na c’hallen ket prouiñ, va laoskit da lavarout deoc’h ur gomz all bennak. Bez’ emeur o lakaat poultr hag armoù e kal ar penn a-raok. Frank a-walc’h eo dindan ar c’hastell, perak n’o lakafec’h ket eno ? Da c’houde e tegasit ganeoc’h pevar eus ho servijerien hag, hervez, e kouskint dindan an tilher. Perak ne vefe ket lakaet o gweleoù amañ tost d’hor c’hambroù ?”

“N’eus netra ouzhpenn ?” eme an aotrou Trelawney.

“Eo. Kement-mañ c’hoazh : kalz re a c’hlabouserezh a zo bet.”

“Kalz re, evelkent,” a asantas an doktor.

“Emaon o vont da adlavarout deoc’h ar pezh am eus klevet va-unan,” a gendalc’has ar c’habiten Smollett. “’M eus aon hoc’h eus kartenn an enezenn a zo merket warni kroazioù da ziskouez an takadoù ma’z eo kuzhet an teñzor, hag en em gavfe an enezenn-se el led-mañ-led hag en hed-mañ-hed.”

“Ne’m eus lavaret kement-se da zen !” a grias ar marc’heg.

“Hor gwazed er goar, koulskoude,” a eilgerias ar c’habiten.

“Ha c’hwi, Livesey, pe Hawkins, an hini en deus komzet ?” a c’houlennas an aotrou Trelawney.

“Ne vern piv eo,” eme ar medisin.

“Ac’hanta, aotrouned,” a lavaras ar c’habiten. “N’ouzon ket etre daouarn piv emañ ar gartenn. Met ouzhoc’h e c’houlennan groñs e chomo sekret evidon hag evit an aotrou Arrow, pe, a-hend-all, e roin deoc’h an dilez eus va c’harg.”

“Gwelout a ran,” eme Livesey. “Fellout a ra deoc’h e vefe miret ar sekred ha lakaet aros al lestr e-tailh da vezañ difennet gant tud va mignon o perc’hennañ ar poultr hag an armoù. Evit komz sklaeroc’h, aon hoc’h eus en em savfe ar vartoloded a-enep deomp.”

“Aotrou,” a eilgerias Smollett, “nep kabiten n’en defe ar gwir da gemerout ar mor ma vefe tuet da grediñ ur seurt tra ! Din eo da respont eus buhez ha surentez an holl er bourzh. Setu kement am boa da zisklêriañ.”

Hag ec’h en em dennas kuit.

“Trelawney,” eme an doktor, “en desped d’ar pezh a soñjen, hoc’h eus kavet daou zen onest : hennezh ha Silver.”

“Silver, marteze,” a grias ar marc’heg, “hogen n’eus netra da c’hedal a-berzh an trabaser daonet-mañ !”

“Mat,” eme an doktor, “gwelout a raimp.”

Pa bignjomp war ar pont, edo paotred ar bourzh o tougen da benn a-dreñv al lestr ar poultr a oa bet lakaet er

penn a-raok. C'hwec'h gwele skañv a oa bet savet ivez, dindan ar c'hastell, evit an aotrouned Trelawney ha Livesey, Redruth, Joyce, Hunter ha me. Hor c'hambr n'en devoa digor all ebet war al lodennoù all eus al lestr nemet dre ur riboul strizh. A-us deomp, e-barzh an dunetez, e oa bet ispilhet bep a wele-skourr d'ar c'habiten ha d'an aotrou Arrow.

E-barzh ur vagig e tegouezhas an eontr John Silver gant un nebeud re all diwezhat oc'h en em gavout. Ken ouesk hag ur marmouz e lammas war ar pont ha, souezhet o welout ar pezh edo darn oc'h ober, e c'houlennas :

"Ac'hanta, kamaraded, pe vicher a rit aze ?"

"Emaomp o kas d'ar penn a-dreñv ar poultr a oa er penn a-raok," a voe ar respont a glevas.

"Perak chom da goll amzer gant ur seurt tra ?" eme ar mestr-keginer adarre. "Diwezhat e vimp, rak buan e teu an tre."

"An urzh, an hini eo, a zo bet roet ganin !" a droc'has ar c'habiten. "Ha c'hwi, va den, it prim da aozañ koan, rak naon o devo ar re-mañ bremaik."

Ar c'heginer a sentas raktal, goude bezañ saludet gant e zorn a gasas betek e vlev rodellek.

E-keit-se edon o c'henaouegiñ dirak ur pezh kanol a nav a arme hol lestr. Gwelet e voen gant ar c'habiten a reas din skarzhañ kuit.

"N'emañ ket amañ lec'h ar mous," emezañ, rust e

vouezh. “Kae da sikour d’ar gegin hag arabat e vefes gwelet amañ ken.”

Ne chomis ket pelloc’h da yariñ eno ha kaz a gemeris diwar neuze d’ar c’habiten, evel m’en devoa graet an aotrou Trelawney e-unan. Ne oan ket aet pell dioutañ pa glevis ar c’habiten o c’hrozmolat :

“Ne fell ket din e rafe pep hini diouzh e benn ha ne c’houzañvin ket e vefe moumounet amañ nep piv bennak.”



*DEKVET PENNAD*

## AN DREIZHADENN

Labourat a rejomp a-hed an noz da lakaat pep tra en e lec'h. Bagadoùigoù mignoned, en o zouez an aotrou Blandly, a zeuas da lavarout kenavo d'ar marc'heg ha da hetiñ dezhañ beaj vat ha distro prim.

War-dro tarzh-an-deiz, un taol c'hwitell a c'halvas ar vartoloded en-dro d'ar gwindask. Skuizh-marv e oan : morse ne oan bet ken ôget ([13]) o labourat en ostaleri an Amiral Benbow. Hogen, kement a firbouch a oa en-dro din, ken nevez e oa ar vuhez a renen ha ken diduet e oan gant ar pezh a welen, ma chomis war-sav. Na pa vijen bet un hanter skuishoc'h, e ranken gwelout penn-da-benn petra a dremenje. Deredet e oa an holl vartoloded ha John Silver en em gave en o zouez, e vazh-loaek gantañ dindan e gazel.

"Bec'h dezhi ! paotred," emezañ.

---

([13]) Eoget.

Diouzhtu e tregernas ar ganaouenn gozh am boa klevet ken alies gwechall :

*Pemzek martolod e oamp*
*War arc'h an hini marv,*
*Yo-ho-ho !*
*Pemzek bleiz, pemzek martolod*
*Hag a eve boutailhad...*
*Yo-ho-ho !*

Neuze e voe peget da sachañ ouzh loc'hennoù ar gwindask ha, bep un tamm, e savas an eor er-maez eus an dour. Savet e voe ar gouelioù hag an avel, ouzh o lakaat da c'hwezañ, a vountas al lestr etremek an donvor.

Ne gontin ket hor beaj betek enez an teñzor ; ne c'hoarvezas netra dizoare ganeomp e-pad an treizh. Ul lestr mat-kenañ e oa hon hini, ar vartoloded a oa paotred gouest hag ar c'habiten a oa gouiziek war e vicher. Koulskoude en em gavas meur a dra a rankan displegañ amañ dre ar munud.

A-benn daou pe dri devezh mor e kavjomp Arrow war ar pont brall-divrall ha skoelfet e zaoulagad, ha besteot pa c'hoarveze gantañ komz. A-wechoù, war-nes en em c'hloazañ, e kouezhe war ar pont hag ez ae neuze da c'hourvez war e wele ispilhet en dunetez. War-lerc'h e gorfadoù e chome hep evañ e-pad meur a zevezh hag ec'h en em daole a-nevez da lonkañ.

Klask a rejomp gouzout e pe lec'h e kuzhe e evajoù,

met en aner e voe, kaer hor boe bezañ war evezh. Pa c'houlennemp outañ kement-se d'ar pred ma veze mezv, ne rae nemet c'hoarzhin ha, pa zalc'he e benn, e lavare na eve nemet dour.

Ouzhpenn ma oa un ofiser fall, en devoa Arrow ul levezon eus ar gwashañ war gouch martoloded al lestr. Un deiz ma oa rust ar mor ha ma c'hwezhe an avel a-benn, e kouezhas en dour. "Un den er mor !" a lavaras ar c'habiten. "Ken a se e vimp kuit da lakaat dezhañ an hern er c'hal !"

Edomp hep eilofiser ha Job Anderson, ar mestr martolod, a gemeras e lec'h, e-ser mirout e garg. An aotrou Trelawney, anaoudek eus ar mor, a veze alies da garter ha fiziañs a c'hellemp kaout ivez en Israel Hands, ar c'hentañ mestr kozh.

Mignon bras e oa hemañ d'an eontr John Silver, ar pezh a ro tro da gomz eus hor mestr-keginer a rae e labour gant e vazh-loaek en istribilh gantañ ouzh e c'houzoug. Pa veze rust ar mor e kave harp d'ar vazh-se ouzh penn izelañ ur speurenn hag e c'helle evel-se, daoust da lusk al lestr, chom divrall dirak e fornigell.

Pa veze hejet ar mor gant ar gwallamzer, e kave an tu da dreuziñ ar pont, ken ouesk ha dilu ha ne vern piv, war goust e flac'hoù ha gant skoazell pennadoù kordennoùigoù staget amañ hag ahont gant e vignoned. Gant gwir abeg e trueze ar re-mañ war e stad displijus.

"N'eo ket tonton John un den ordinal," a lavare din ar c'hentañ mestr. "Er skol eo bet ha ken dispont eo hag ul leon. E welet am eus, hep an disterañ arm gantañ en e zaouarn, o tapañ peg e pevar den hag o vreviñ dezho o c'hlopennoù ouzh o stekiñ an eil ouzh eben !"

Doujet e oa gant an holl a sente outañ evel ma vije bet mestr warno. Hegarat e oa e-keñver pep hini ha, va-unan, e oan deuet mat dezhañ. Plijout a rae dezhañ va c'haout gantañ er gegin e-lec'h ma talc'he kempenn kement tra hag en urzh. E gastelodennoù a luc'he, en istribilh ouzh ar speurinier, ha kaoued e beroked a veze gantañ en ur c'horn eus al lec'h ma laboure.

"Deus, Hawkins," a lavare din, "deus da vatouilhat gant tonton John ! Plijadur a ra din da welout amañ. Hervez ar c'habiten Flint — hennezh eo an anv am eus roet da'm feroked — e raimp ur veaj vat. Neketa, Kabiten Flint ?"

Hag ar peroked, lampr e deod, a grie a bouez e benn : "Pezh a eizh ! Pezh a eizh !" betek ma c'holoe Silver e gaoued gant ur mouchouer.

"Soñj, va mab," eme ar mestr-keginer, "e c'hell ar seurt loened-mañ bevañ kozh-douar. Tud 'zo, zoken, hag a gred ne varvont morse. Hemañ a c'hell kaout daou c'hant vloaz da vihanañ ha gwelet en deus kalz traoù a-hed e vuhez. An diaoul hepken a zo bet test eus muioc'h a dorfedoù egetañ. Merdeet en deus gant England, ar c'habiten bras England, al laer-mor brudet. E Madagaskar eo bet hag

ivez e Malabar, e Surinam hag e Porto-Bello. Gwelet en deus advorañ ar galionoù. Eno eo en deus desket lavarout : “Pezh a eizh !”. Bez’ e oa anezho tri c’hant hanter-kant mil. Arvestiñ a reas ouzh skrapadenn al lestr *Besroue Bro-Indez*, e donvor Goa. A ! ur gwir vartolod out, neketa, kabiten ?”

Neuze, e tistagas al labous leoù-touet, luc’hachoù ha jarneoù spontus. “An neb a ya re dost d’ar peg en em saotr,” a lavare tonton John. “Ne oar ket, evel-just, petra a zeu gantañ er-maez eus e veg, hag hep mezh e lavarfe ar c’homzoù-se dirak ar person. Daoust da se ez out ul loenig mat !” Hag e tenne un tamm sukr eus e c’hodell da reiñ d’ar peroked.

Etre an aotrou Trelawney ha kabiten al lestr ne oa ket gwellaet an darempredoù. Hemañ ne zigore e c’henoù nemet da reiñ e urzhioù da c’houzout. Anzav a rae, koulskoude, e oa bet faziet diwar-benn hor martoloded a oa darn anezho, emezañ, eus ar seurt en dije dibabet e-unan. Hor goueletenn ivez, diouzh e glevout, a oa unan dispar.

Dispriz en devoa ar marc’heg evit an aotrou Smollett a gendalc’he bepred da lavarout ne blije ket dezhañ ar veaj m’edomp ganti. “Hogen,” emezañ, “ne oa ket c’hoazh kaset da benn hag aon en devoa na droje ket an traoù kerkoulz ha ma kredemp.” Ouzh e glevout, e fuc’he ar marc’heg, otus an tamm anezhañ ha darev da zirollañ.

Barradoù amzer fall en em gavas ganeomp hag a roas tro deomp da anaout perzhioù mat an *Hispaniola*. Alies hor beze grog da evañ ha farz da zebriñ, a drugarez d'an aotrou Trelawney a gave digarez da ober brav d'ar baotred da-geñver deiz-ha-bloaz hini pe hini anezho. Ur varrikennad avaloù en devoa graet ivez lakaat war ar pont. Met madelezh an aotrou Trelawney en hor c'heñver ne oa ket diouzh doare ar c'habiten a gave abeg ennañ o tisklêriañ e laoskae an urzh vat e-touez ar vartoloded o reiñ dezho boazioù ha ne zereent ket ouzh buhez kalet an dud a vor. Hervez ar pezh a welimp pelloc'h, koulskoude, e voe ar varrikenn-se a saveteas deomp hor buhez a vefe bet dleet deomp koll dre drubarderezh.

Setu penaos em boe anaoudegezh eus ar fallagriezh-se. Edomp o tostaat ouzh an enez hag, hervez ar gont a oa bet graet, e tleemp he zizhout an deiz-se pe antronoz-vintin. Ar baotred a oa da garter, bodet e penn a-raok al lestr, he c'hlaske dija dirazo. Peg er vaol, ec'h evezhie al levier ouzh ar gouelioù c'hwezet gant an avel glouar. Edo an noz o tont ha, skuizh gant va devezh labour, e oa deuet ar c'housked din. A-barzh mont da'm gwele, e c'hoantais debriñ un aval hag ez is d'ar varrikenn. Ne oa mui nemet un nebeud avaloù en deun anezhi hag e lammis enni da dapout ur frouezhenn. Eno, brañsigellet gant lusk al lestr, e chomis da huñvreal ha da selaou an trouz a rae o regiñ an tonnoù ha morediñ em bije graet paneve d'un trouz a

glevis em c'hichen. Unan bennak a oa deuet da azezañ war ar pont ha, gant pouez e zivskoaz, en devoa brallet ar varrikenn. Un nebeud komzoù distaget gantañ a reas din anavezout mouezh Silver. Ken spouronus e oa, avat, ma chomis motet em zoull gant ar spont a oa peget ennon. A-walc'h e oa bet ar c'homzoù-se da reiñ din da gompren ne oa nemedon-me gouest da virout o buhez da dud onest ar bourzh.



*UNNEKVET PENNAD*

# AR PEZH A GLEVIS EUS AL LEC'H MA OAN KUZHET

"Nann, n'eo ket me a oa," a lavare ar c'heginer. "Flint eo a oa kabiten ha me karter-mestr dindanañ. Er stourmad-se, bourzh ouzh bourzh, e kollis va gar ha Pew e zaoulagad. Ur mailh war e vicher e oa hor surjian ; troc'hañ a reas kempenn va gar e-lec'h ma oa dleet. Un den desket-bras e oa ha latin a veze gantañ leizh e groc'hen. Met lakaet eo bet da zisec'hañ ouzh ar groug evel ar re all e Corso Castle. Tud da Roberts e oant, ha kement-se a c'hoarvezas ganto o vezañ m'o devoa cheñchet anv d'o lestr, *Ar Fortun Roueel*, pe un dra bennak evel-se. Da'm meno, arabat cheñch anv d'ul lestr. Evel-se e voe gant *ar Gasandra* hon degasas eus ar Malabar, goude m'en devoe England kemeret *Besroue Bro-Indez*. Evel-se ivez gant ar *Walrus*, lestr kozh Flint, a welis goloet a wad ha tost da c'houelediñ dindan bouez e garg aour."

"Anat eo," eme ar martolod yaouank, oc'h estlammiñ, "na oa ket daou zen evel Flint."

“Davies,” a gendalc’has Silver, “a oa ivez ur gwaz. Evit gwir, ne’m eus ket merdeet gantañ ; en ober a ris, da gentañ gant England ha, goude, gant Flint ha, bremañ, er gran war va c’hont va-unan, koulz lavarout.

Nav c’hant lur sterling am eus dastumet d’ar mare m’edon gant England ha daou vil e-keit ma’z on bet gant Flint, ar pezh n’eo ket fall evit ur martolod, neketa ! Hag ar guchenn a zo en tiez-bank, rak ar pep diaesañ a zo mirout ar pezh a vez bet arboellet.

E pelec’h emañ bremañ paotred England ? Den ne oar. Ha re Flint ? An darn vrasañ anezho war ar bourzh-mañ ha laouen-bras d’e vezañ. Ar re all o deus ranket astenn o dorn ha chom da zisvouediñ gant an naon. Seurt tra a zo bet en em gavet gant Pew a zispignas en ur bloaz daouzek kant mil lur evel ur mondian. Da c’houde en dienez vrasañ e voe dav dezhañ mont da glask an aluzen, laerezh ha lazhañ pa gave tu d’en ober. Ha petra eo deuet Pew da vezañ ? Marv eo ha douaret eo bet evel ur c’hi.”

“Petra, neuze, eo bet talvezet dezho o zaolioù mat ?” a c’houlennas ar martolod yaouank.

“Netra, a-dra-sur, d’an arzioded e oant,” a respontas Silver. “Met te, va mab, a zo ur paotr speredek ha danvez un den gouest ennout. E welet am eus diouzhtu, pa ris anaoudegezh ganit.”

Lubaniñ a rae d’ar paotr yaouank evel m’en devoa graet din hag, ouzh e glevout, e kreskas kement ar gasoni am

boa outañ, ma'm bije e lazhet a-dreuz tuvennoù va barrikenn ma'm bije bet ar galloud-se. Koulskoude e kendalc'has hep gouzout e kleven e gomzoù :

"Evel-se eo emañ kont gant paotred ar banniel du," emezañ. "Dastum a reont kant millurioù e-keit ha ma vez ar re all o c'hounit kant liard. Debriñ hag evañ a reont evel priñsed hag e foranont o arc'hant gant traoù didalvez ha sotonioù a bep seurt. Pa vez drastet ganto o feadra e tistroont paour-razh d'ar mor, gant ur roched hepken war o c'hein.

Me n'on ket heñvel outo, hag e ouzon espern va moneiz. Ne lakaan ket va holl arc'hant er memes paner gant aon d'e goll en un taol. Houmañ eo va zroiad diwezhañ din ha, pa vo echu, em bo a-walc'h da vevañ eürus ha pinvidik evel un aotrou. Kempenn on bet gant an arc'hant ha gouezet em eus arboell, ar pezh n'en deus ket miret ouzhin da gaout tinell vat, nemet pa vezen war vor. Ha penaos em eus deraouet gant ar vicher ? Eveldout hepken, e-giz un deskadour dirak ar wern vras."

"Ya ! met war-lerc'h an droiad-mañ," eme ar c'havandad yaouank, "e kolli da arc'hant."

"E pelec'h e kav dit emañ ?" a c'houlennas Silver o skrignal.

"E Bristol, en tiez-bank," a respontas egile.

"Pa savis war al lestr-mañ," a zisklêrias ar c'heginer, "e oa gwir kement-se. Abaoe eo bet tennet ac'hano hag

ostaleri al Lunedenn-Hirwel a zo bet gwerzhet, stal hag all. Va holl arc'hant a zo etre daouarn va hanter-tiegezh a gavin diwezhatoc'h, pa vo bet troet an traoù da vat ganeomp, en ul lec'h a ziskuilhfen dit panevet em eus nec'h e kemerfed gwarizi ouzhin."

"Ha fiziañs ac'h eus ez kwreg ?" a gredas ar martolod yaouank distagañ.

"Paotred ar banniel du o devez disfiziañs an eil ouzh egile," eme Silver. "Hogen un doare am bez da gompezañ an traoù. Pa vez graet ur viloni d'an tonton John, ne chom ket pell e dregaser da vevañ en hevelep bed gantañ. Darn o devoa aon rak Pew ha darn all ouzh Flint, met Flint en devoa aon razon. Kouch martoloded Flint a oa ar gwashañ hini a zo bet biskoazh. N'en defe ket kredet an diaoul e-unan merdeiñ gantañ. Hogen me, ar c'harter-mestr, a rae ar mestr warnañ ha, koulskoude, n'eo ket oaned e oa ar forbanned-se. Gwelet ec'h eus penaos e pleg an holl din amañ. Dinec'h e c'hellez bezañ war al lestr m'en em gav an eontr John, rak mont a ray da benn e vennad gantañ."

"Evit anzav ar wirionez," eme ar martolod yaouank, "ne oan ket chalet-bras da reiñ skoazell dit da seveniñ da vennad. Hogen pa'c'h eus toullet kaoz da zisplegañ din ar gudenn, e ran ar mennozh da'z harpañ hag ez on ali ganit. Graet eo ar marc'had, eta, hag e c'hellez fiziout warnon."

"Ur gwaz out," a estlammas Silver, "ha te eo ar bravañ denjentil am eus gwelet morse !"

En ur stardañ dorn e gavandad gant nerzh, e stokas ouzh ar varrikenn hag e reas dezhi brallañ. Buan e teuis da gompren e oa "denjentil" an anv implijet gant ar c'heginer da envel ul laer-mor, hag en devoa kavet an tu da douellañ ar martolod, an hini hepken marteze eus ar c'houch a oa bet feal d'e zlead betek neuze. Kerkent e taolas Silver un taolig c'hwitell hag e teuas un den da azezañ en o c'hichen.

"Dick a zo ganeomp !" eme ar c'heginer.

"Sur e oan a gement-se," a respontas mouezh Israel Hands, ar c'harter-mestr. "Met c'hoant am eus da c'houzout betek pegeit e chomimp c'hoazh da gantreal war vor a-barzh ma c'hellin mont da gambr ar c'habiten da zebriñ e bourvezioù ha da evañ e win ! Aet on skuizh gant ar Smollett-se a vez dalc'hmat war va chouk !"

"N'out ket un den gwall fin na speredek, Hands," a eilgerias Silver, "met gouzout a rez selaou ha sentiñ pa vez ret. Arabat dit ober da benn fall ha setu perak e chomi fur gant ar re all e penn a-raok al lestr, e c'houzañvi kement tra displijus hep grozmolat ha ne fiñvi nemet pa roin urzh dit d'en ober."

"Mat !" a asantas Israel. "Ar pezh a vennan anaout eo pe da vare e raimp an taol."

"An diwezhatañ ar gwellañ, paotr," a respontas Silver.

"Ur c'habiten eus an dibab hon eus da vleinañ hol lestr, hag e vo dav deomp e leuskel da seveniñ e gefridi. Hag ar gartenn, ha gouzout a rez e pelec'h emañ ? Ma vefe graet hervez va soñj, e laoskfemp ar c'habiten d'hor c'has d'ar pal ha Trelawney ha Livesey da ziskoachañ an teñzor. Pa vefe karget war al lestr ha graet hanter eus hent an distro ganeomp, e c'hellfemp neuze ober hor mad eus al lestrad pinvidigezh."

"Merdeidi omp holl," a lavaras Dick, "ha gouest emichañs da vleinañ hol lestr hon-unan !"

"Merdeidi ?" a c'hwitellas Silver, "ya, martoloded pont hepken. Ma vefec'h fur a-walc'h da'm selaou, e laoskfen ar c'habiten Smollett d'hor ren betek ma vefe tizhet ganeomp an avelioù kuñv. Piv ac'hanomp a zo barrek d'en ober, hep bezañ rediet da dremen bemdez gant ul loaiadig dour hepken ? Allas ! re vat hoc'h anavezan ha, pa vo bet kavet an teñzor, e reoc'h o stal d'an aotrouned evit kaout ho kwalc'h a rom da lonkañ. Doñjer am eus ouzh an arzioded eveldoc'h na glaskont ken nemet leuniañ o bouzelloù gant an evaj daonet-se."

"Ouzhpenn te a zo gouest amañ d'en em lakaat en hor penn, John," a droc'has Israel Hands. Met dre fent hepken en devoa distaget ar c'homzoù-se, rak n'edo ket hep gouzout na oa nikun all barrek da gas ervat o mennad da benn.

"Kalz re a dud dievezh am eus gwelet o c'hwitañ war

o zaolioù ha lakaet, da c'houde, ouzh ar groug, o vezañ ma ne ouient ket gortoz ar mare mat ha ma vezent re zihabask da enebiñ ouzh o mall."

"An holl amañ a oar ez out ur c'haer a brezeger, John Silver," a lavaras Israel o farsal.

"Met petra a raimp eus Trelawney hag e genseurted p'hor bo bet an tu war-c'horre warno ?" a c'houlennas Dick.

"Dilezet e c'hellfent bezañ war an enez, evel m'en dije graet England, pe diwadet evel moc'h, hervez boaz Flint ha Billy Bones. Me a zo tuet d'o lazhañ, rak ne garfen ket, pa vin er Parlamant pe o ruilhal em c'harroñs, e teufe alvokaded da damall din un dra bennak. Hogen ret e vo gortoz avat hag ober netra a-raok ma lavarin. Trelawney eo a rankan kaout ; me a fell din lemel e benn leue diwar e zivskoaz.

Sell, aet eo sec'h va gourlañchenn o komz. Dick, va faotr, sav da dapañ din un aval eus ar varrikenn."

Ken spontet ha strafuilhet e voen gant ar c'homzoù-se ma'm bije dilammet ha redet diouzh va c'huzhiadenn ma ne vijen ket bet dinerzhet ganto. Dirollet e oa va c'halon em c'hreiz, ha pennfollet e skoe taolioù berr em bruched.

"E-lec'h chaokat un aval brein," eme Israel gant dispriz, "e vefe gwelloc'h dit evañ ur banne rom, John."

"Ya, gwir a lavarez," a voe respont Silver. "Evomp 'ta bep a vanne ha te, Dick, eo a yelo da gerc'hat ur vuredad

da c'hlebiañ deomp hor genoù. Dal an alc'hwez, ar muzul a gavi war ar varilh. Fiziañs am eus ennout."

Evel-se, eta, eo e kave Arrow an tu d'en em vezviñ, a soñjis en un taol kont. E-keit ha ma voe Dick oc'h ober e dro, e tostaas Hands ouzh Silver da gomz a vouezh izel. Ne intentis ket penn-da-benn ar pezh a lavaras met un dra a-bouez-bras a glevis evelato. "Ar re all," eme ar c'harter-mestr, "ne zeuint ket d'hon heul." Hag evel-se e ouezis e oa gwazed all a chome feal deomp.

Pa voe distro Dick ec'h evjont diouzh tro bep a lonkad rom eus ar vured, goude bezañ douget yec'hedoù an eil d'egile ha hetet kaout un diskoulm mat d'o zaol trubard. D'an ampoent e teuas al loar da barañ a-us da benn ar wern-vizan hag e c'harmas ar gedour edo an douar war-wel.

*DAOUZEKVET PENNAD*

# KUZUL A VREZEL

En un taol berr e voe an holl war-sav hag o redek da benn a-raok al lestr. Ul lamm a ris er-maez eus va barrikenn ha, goude bezañ graet tro an aros, ez is da heul Hunter hag an doktor a oa o kerzhout ivez war-du ar frigalion. Ur vuloc'henn a oa savet dirazomp hag evel en un huñvre, goude ar strafuilh am boa bet daou vunut kentoc'h, e welis, da gentañ, o parañ a-douez ar vorenn, div duchenn vegek e-giz div vrennigenn. Pelloc'h a-dreñv e save ur menez e gern lemm. Kemmet e voe kerzhed al lestr evit ma vije an enez diouzh tu ar reter deomp hag ar c'habiten Smollett o sevel e vouezh, a c'houlennas :

"Hag unan bennak ac'hanoc'h a anavez ar begad douar-mañ ?"

"E anavezout a ran, kabiten," eme Silver, "abaoe ma touaris amañ da gemerout dour, d'ar mare ma oan keginer war ul lestr-karg."

"Al lec'h da eoriañ," a lavaras ar c'habiten, "a dle bezañ da'm soñj a-dreñv un enezennig."

"Ya, e gwirionez, kabiten," a respontas Silver,

“hounnezh eo enezennig ar Relegenn. Darempredet eo bet gant laeron-vor hag, hervez unan eus martoloded al lestr ma verdeen warnañ, e raent ouzh ar menezioù bihan a welomp : ar Wern-Vizan, ar Wern-Vras hag ar Wern-Volosk. Larkoc’h emañ ar pikern toget e benn gant ar vorenn a oa e anv al Lunedenn-Hirwel. Kement-se o vezañ m’en em zalc’he warnañ ar gedour e-keit ha ma veze eoriet listri al laeron-vor e-pad ma raent war o zro d’o dresañ.”

Dispakañ a reas ar c’habiten ur gartenn da ziskouez d’ar mestr-keginer. Hemañ, dispourbellet e zaoulagad, a selle outi gant souezh. Ne oa ket ar gartenn-se an hini am boa roet d’an aotrou Livesey, met un adskrid anezhi hepken, hep ar c’hroazioù ruz hag an notennoù a zouge eben.

“Ya, kabiten,” eme Silver, “emaomp war an takad mat. Aze emañ lec’h eoriañ ar c’habiten Kidd, diouzh ma lavare ma c’havandad eus al lestr marc’hadour. Met pebezh kartenn vrav ha treset kaer eo houmañ ! Gant piv ’ta eo bet graet pa ne oa al laeron-vor nemet tud dizesk ? Mat hoc’h eus graet lakaat hol lestr e gwasked an enez. Hedet eo houmañ gant ur gasenn greñv adalek ar su betek an norzh ha treiñ a ra goude war-du ar c’hornôg.”

“Bennozh dit, va den,” a zistagas ar c’habiten Smollett. “Da c’helver a rin pa’m bo ezhomm ac’hanout.”

Ur grenienn a euzh a redas penn-da-benn va c’horf pa lakaas John Silver e zorn war va brec’h. “A ! va mab,”

emezañ, “na bravat lec’h an enez-mañ ! Mont a c’helli drezi da chaseal ar gevred ([14]) ha da bignat betek lein ar c’hrec’hennoù uhelañ evel ur c’havr da-unan. Pa c’hoantai diskenn da ober un droiad warni e lavari din hag ec’h aozin ur predig a-zoare da gas ganit.” Hag o treiñ kein din e tistroas d’e gegin en ur jilgammat.

War an tilher e oa en em vodet ar c’habiten hag an aotrouned Trelawney ha Livesey, p’edon-me o klask penaos reiñ dezho da c’houzout an nevezinti am boa da gemenn dezho. Ne zaleas ket an doktor a oa ur butuner anezhañ da’m gelver evit ma’z ajen da gerc’hat e gorn-butun en devoa ankouaet en e gambr.

“Pedit,” emezon, “ar c’habiten hag an aotrou Trelawney da ziskenn ganeoc’h. Ur gwall geloù am eus da reiñ deoc’h da anaout.”

“Bennozh dit, Jim,” emezañ, trefuet un disterañ, pa zegasis dezhañ ar pezh en devoa goulennet, ha kerkent e tistroas da gavout ar c’habiten hag an aotrou Trelawney da gemenn dezho ar pezh am boa lavaret.

Raktal e roas urzh ar c’habiten da Job Anderson da lakaat bodañ an holl vartoloded war ar pont. Ne zaleas ket ar baotred d’en em zastum eno.

“Mignoned,” eme Smollett dezho, “an douar a welit dirazoc’h a zo ar pal a dleemp tizhout. Evit merkañ hon

([14]) Gevr, givri.

laouenidigezh emaon o vont da ziskenn da'm c'hambr, gant an aotrou Trelawney hag an doktor da zougen yec'hedoù deoc'h e-keit ha ma vo servijet deoc'h bep a vanne grog, dre vrokusted ar marc'heg a zo ur gwir denjentil. C'hoant en deus d'ho trugarekaat, rak lavaret em eus dezhañ hoc'h eus graet holl ho tlead, azalek ar c'hentañ betek an diwezhañ ac'hanoc'h. Evit e drugarekaat laoskit, m'ho ped, ur youc'hadenn a levenez en enor dezhañ !"

Diouzhtu e tregernas ar youc'hadennoù gant kement a nerzh ma chomis abafet o soñjal e fallagriezh an dud-se o devoa graet o mennozh da lemel hor buhez diganeomp..

"Ur youc'hadenn all en enor d'ar c'habiten Smollett !" a c'harmas an tonton John.

Sentet e voe outañ war e c'her gant kement a galon hag a youl vat ha, neuze, e tiskennas an tri aotrou da gambr ar c'habiten.

Ur predadig diwezhatoc'h e voen galvet da vont di, hag e kavis an tri den azezet ouzh taol dirak ur voutailhad gwin Spagn hag ur pladad rezin sec'h. Ar medisin a sache war e gorn hag e vaoutenn a oa gantañ war e c'hlin, ar pezh en deveze an atapi ([15]) da ober pa veze gwall brederiet.

Hep koll amzer e tibunis dezho penn-da-benn kement

([15]) Albac'henn.

a glevis p'edon er varrikenn. An alvaon a oa kouezhet warno, ha va selaou a rejont hep distagañ ger. Ober a rejont din meuleudi evit ar chañs am boa bet hag evit an evezh am boa lakaet da spiañ an dorfedourien. Pedet e voen da azezañ hag e rojont din ur werennad win hag un dornad rezin.

"Kabiten," eme an aotrou Trelawney, "ned on nemet un azen ! Ar gaou a oa ganin hag ar wirionez ganeoc'h, ha bremañ roit deomp hoc'h urzhioù."

"N'oc'h ket azenoc'h egedon," eme Smollett. "Pa vez meneg gant ur c'houch martoloded d'en em sevel, e vez dibaot ivez na ouzer netra a-raok : *Pig pe vran a gan*, c'hwi 'oar."

"Silver eo a zo pennabeg d'an iriennn," a zistagas an doktor. "Un den iskis ha fallakr eo, ur spered diaoulek ennañ."

"Setu perak," a c'hrozmolas ar c'habiten, "e vefe gwelloc'h ouzh ar groug, e penn an delez ! Hogen, ma plij d'an aotrou Trelawney, e lavarin deoc'h va soñj diwar-benn ar pezh a dleomp da ober."

"Komzit, kabiten," eme ar marc'heg. "C'hwi eo ar mestr !"

"Fiziout a c'hellomp, moarvat, war ho servijerien, aotrou ?" a c'houlennas ar c'habiten.

"Koulz ha warnon va-unan," a respontas an aotrou Trelawney.

“Mat,” a gendalc’has Smollett. “Distreiñ war hor c’hiz ne dalvez ket ar boan, rak en em sevel a rafe neuze an hailhoned. Gwellañ tra hon eus da ober a zo gortoz penaos e troy an traoù. Amzer hon eus, da vihanañ, ken a vo kavet an teñzor. Da c’houde, daoust ma vije plijet din kaout peg enno diouzhtu, e tibabimp ar gwellañ mare da sailhañ warno ha d’o lakaat da godianañ ([16]). Gwazh a se pa n’omp ket evit mont dezho diouzhtu.

“Ha pa soñjan ez eus Saozon eus an holl anezho !” a fuc’has ar marc’heg. “Un digarez mat e vefe da lakaat hol lestr da strinkañ !”

“Gant ho tri gwaz, aotrou,” eme ar c’habiten d’ar marc’heg, “e vimp seizh en ur gontañ Hawkins ha, marteze, hor bo skoazell an dud a zo bet gouestlet ganeoc’h hoc’h-unan.”

“Hands a oa unan anezho,” a huanadas ar marc’heg.

“Fiziañs am boa ennañ, koulskoude,” eme ar c’habiten. “Ma ! gortozomp da welout ha bezomp bepred war evezh. Diouzh ma troio an traoù e vo hon doare da begañ gant an emgann.”

“Jim a zo ur paotr talvoudus,” a lavaras an doktor d’e dro. “Fin ha speredek eo, ha tud all ar bourzh n’o deus nep disfiziañs outañ. Me ’oar e ray ar pezh a c’hello evit

---

([16]) *Kodianañ* : anzav bezañ trec’het pe faezhet.

diskuliañ deomp kement tra dizoare a zeuio a-benn da c'houzout."

Ne oa ket bras va fouge da heul ar soñjoù spouronus a ruilhen dre va fenn. War c'hwec'h gwaz warn-ugent a oa war al lestr e oa naontek en hon enep, padal n'edomp nemet seizh ha me ur c'hrennard ac'hanon. Ar pezh na rae e gwirionez nemet c'hwec'h den e-kreiz o brud e-skoaz an naontek all.



*TRIZEKVET PENNAD*

# E-LEC'H MA TERAOU AN DARVOUDOÙ A C'HOARVEZAS GANIN EN ENEZENN

Antronoz vintin, pa savis war ar pont, he devoa an enez kemeret un neuz n'edon ket o c'hortoz. Kerzhet en devoa al lestr ha d'an ampoent e oa war hed ur c'hardlev diouzh tu ar su d'an douar. E-leizh a wez brav a oa en takad-se, glas-louet o liv, hag eno edont war un diribin o tiskenn d'ar mor, a guchennadoù stank pe a hiniennoù. Stankennoù strizh, traezh melen enno, a ranne ar bouchadoù gwez, o reiñ d'ar vro ur stumm dezhi hec'h-unan gant ar c'herreg hir ha lemm a save a bep tu.

Iskis ha tristidik e oa ar gweled gant an tuchennoù roc'hellek ha disneuz o furmioù. Al Lunedenn-Hirwel, daou pe dri c'hant troatad sav dezhi, a oa heñvel ouzh ur pilier moan, strishoc'h he lein dibennet evel ur sichenn o c'hortoz ur skeudenn bennak da zont warni.

War an aod e tisac'he an tarzhioù gant un trouz kalet, padal e sache al lestr ouzh e eor, en ur dreiñ warnañ e-unan ouzh va lakaat da vezevelliñ. Kent ne oan bet morse klañv

war vor, hogen an deiz-se, goullo va foull-kalon pa ne oa ket leinet din c'hoazh, e voen heuget gant an enez hag he zeñzor, ken doñjeret e oan.

Pegañ a ris er c'herdin evit chom em sav hag, e-keit-se, e skrije al laboused a oa o pesketa dindan an heol tomm ha skedus. Ur mintinvezh labourus hor boa da gaout pa oa tavet an disterañ mouch avel ha p'hor boa al lestr da stlejañ, war goust hor bagoùigoù, betek lec'h eoriañ enezennig ar Relegenn, penn-da-benn ur strizh-mor. Setu ma tiskennis en ur vagig e-lec'h ma ne'm boa netra da ober, o vezañ ma oa enni tud a-walc'h da roeñviñ. Job Anderson eo a vleine ha kement e poazhe ar wrez m'en em lakaas ar baotred da c'hrozmolat. E-lec'h o aliañ da vezañ habaskoc'h, e laoskas ar c'harter-mestr ul le-douet ha, tagnous :

"Echuiñ a ray ar vuhez-mañ ur wech bennak, emichañs !"

Ur seblant fall e voe din e gomzoù rak, betek neuze, e oa bet sioul an holl ha sentus da virout an urzh-vat. Marteze e oa ar gwel eus an enez a rae d'ar pennoù birviñ hag a ise o c'hoant d'an teñzor.

War al lestr e oa peget Silver er vaol, ouzh e vleinañ gant gouiziegezh hag ampartiz. Al levier, e-keit-se, a vuzulie donder an dour hag ar c'heginer ouzh e glevout a lavare e oa donaet an ode gant ar mare, ha toullet eo bet ivez muioc'h a daolioù bal.

E-kreiz etre enezennig ar Relegenn hag an enez e voe eoriet al lestr ha trouz e eor o kouezhañ en dour a lakaas firbouch e-touez bagadoù niverus al laboused na baouezent ket da skrijal skiltrus. Pa ehanjont gant o c'hriadennoù e renas ar sioulder a-nevez hag e welis edomp e-kreiz un dachennad dour heñvel, koulz lavarout, ouzh ul lenn frank bevennet gant koadoù a ziskenne betek ar ribl. Uheloc'h e-touez ar gwez, hervez ar gartenn da vihanañ, rak ne oamp ket evit e welout, ec'h en em gave ar c'hreñvlec'hig hag ar c'hloz ma komzin anezho.

En-dro deomp o devoa delioù ar gwez ur sked binimus hag un alfenn ([17]) bounner, evel hini plant o vreinañ en dour, a save a bep tu.

"N'ouzon ket hag-eñ ez eus amañ un teñzor," a lavaras an doktor, "met evit tu da dapañ an derzhienn a zo, hep mar !"

Goude o distro d'ar bourzh e oa tuet fall ar baotred, ne sentent nemet en desped dezho, evel damvouzhet, ha teñval o zal. Anat e voe e klaskent un digarez d'en em sevel ha da ober o mestr. Betek ar wazed onest, zoken, a ziskoueze bezañ drouklaouen. Ken enkrezet e oa Silver ha ni hon-unan, kerzhout a rae war ar pont eus an eil strollad paotred d'egile, o farsal hag o kanañ. An disterañ

([17]) C'hwezh kreñv ha displijus.

urzh a veze sevenet gantañ raktal, e-ser lavarout : “Ya, ya, aotrou, a-dra-sur !” gant ur vouezh seven.

Er gambr, e voe kuzul gant an aotrouned. “Emañ an dispac’h o tont warnomp,” eme ar c’habiten. “Ma roan un urzh muioc’h dezho, e vo gwelet dispakañ ar c’hontilli d’hol lazhañ. N’eus nemet un den hag a vefe gouest d’ober d’ar speredoù koll o buanegezh.”

“Ha piv eo hennezh ?” a c’houlennas ar marc’heg.

“Silver hepken,” a respontas ar c’habiten. “Mar kendalc’homp da c’hourc’hemenn, e savo ar reuz hag e troy an traoù da fall. A-hend-all ma tiskouezomp kaout aon razo, e teuy disfiziañs d’ar c’heginer ha ne vo den da ober dezho bezañ habaskoc’h ha sentusoc’h. Setu perak emaon a-du da gas hon tud d’an douar ; ma’z eont holl e vimp diarvar war al lestr. A-barzh an noz en devoa kavet Silver an tu da reiñ dezho un tammig furnez.”

Setu ma voe divizet ober evel-se ha ma pignas ar c’habiten war ar pont. “Va mignoned,” emezañ d’ar vartoloded bodet en-dro dezhañ, “tenn ha tomm eo bet an devezh, ar pezh a laka imor fall e pep hini ac’hanomp. Un droiad war an enez a vefe diouzh ho krad, neketa ! Kemerit ar bagoùigoù a zo bepred war an dour hag it ganto d’an douar. Un hantereur a-raok ma’z ay an heol da guzhat e vo laosket un tenn kanol evit reiñ deoç’h da c’houzout e vo deuet ar mare da zistreiñ d’al lestr.”

An arzioded-se a grede, moarvat, e lakajent o daouarn

war an teñzor kerkent ha dilestret war an enez, rak an aoz ([18]) fall a oa enno a nijas kuit war an taol. Fin a-walc'h e voe ar c'habiten d'en em dennañ kuit ha da vont diwar wel. Mat a reas : ma vije chomet eno en dije gwelet anat e oa kilpennerezh gant e dud hag e oa Silver o gwir gabiten. Gant ar skouer a roe ar re washañ e oa bet levezonet ar vartoloded feal hag e oant ken dirollet hag ar re-se.

Laouenaet gant komzoù ar c'habiten Smollett, an holl a youc'has a-bouez-penn o lakaat an tuchennoù da dregerniñ gant an heklev ha laboused an enez da grial gant enkrez.

Silver a zivizas e chomje c'hwec'h den war ar bourzh e-keit ha ma'z aje ar re all d'an douar. Neuze e tiwanas em spered ar froudenn da vont ganto ha va soñj a voe talvoudus-bras, evel ma welimp diwezhatoc'h. En em silañ a ris e penn a-raok unan eus ar bagoù hag, e-kerzh ur predad den ne daolas evezh ennon. Ur martolod, evelato, a c'houlennas ouzhin : "A ! te an hini eo, Jim ? Stou da benn, paotr !" Silver, eus ar vag all, a glaskas gouzout ha me e oa. Diouzhtu e voen nec'het hag em boe keuz da vezañ kuitaet al lestr. Met hor roeñverien, gwelloc'h eget re ar vag all, o devoa lañs warni ha, pa dizhjomp ar ribl, e pegis e skourr ur wezenn da lammat

([18]) Imor.

er-maez. Gant tizh e treuzis ar strouezh hag e tec'his pell, endra ma kleven ar c'heginer ouzh va gelver en aner rak ne oan ket chalet da zistreiñ davetañ.



*PEVARZEKVET PENNAD*

# AN TAOL KENTAÑ

Ken laouen e oan da vezañ gallet pellaat diouzh an tonton John ma kemeris didu da sellout ouzh ar pezh a oa en-dro din. Da gentañ e treuzis un takad geuniek warnañ plant ha louzeier a bep seurt. En tu all dezhañ e kavis ur gompezenn peuzfrank e-lec'h ma save gwez rouez ha krabosek. Dibreder o vezañ m'edon va-unan-penn, an dudi a beg er reder-broioù o tiskoachañ toleadoù nevez en em silas ennon. Ma oa didud an enez, gevred gouez a veve enni. Gwez ha bleunioù kaer hag iskis a welis, ha derv-Spagn bodennek o kreskiñ a-rez an douar evel drez.

War-bouez kerzhout bepred e tostais ouzh unan eus an tuchennoù a oa alaouret an tor anezhi gant bannoù an heol. Sarpanted a oa ivez hag unan anezho, p'edon o tremen e-biou d'ur garreg, a astennas e benn hag a c'hwitellas re-bar d'ur gornigell o treiñ. Ne ouien ket d'an ampoent e oa al loen-se ur gwall amprevan, an hini a anver ar sarpant-ourouler.

Diouzh al lec'h m'en em gaven, e tiskenne un

dachennad strouezh war-zinaou betek ur c'heun treuzet gant ur stêrig a rede betek ar mor. Gant ar vorenn a save diouzh ar c'heun e kave din e krene al Lunedenn-Hirwel dindan gwrez an heol.

A-greiz-holl e voe firbouch e-touez an elestr hag un houad gouez a nijas uhel. Raktal war e lerc'h e savas un engroez eus al laboused-se en aer, oc'h ober ur c'helc'h kenetrezo. Kompren a ris edo paotred ar bagoù o tostaat ha, dizale, e klevis an trouz a oa ganto. Ne vennen ket em c'havjen ha diouzhtu, oc'h en em deuler d'an douar, en em ruzis da guzhat dindan ur vodennad derv-Spagn. Trouz ar mouezhioù a save betek ennon ha buan ec'h anavezis hini Silver. Droug a oa ennañ, rak kalet e komze hag e soñjis neuze, pa'z eo gwir e oan bet diskiant a-walc'h da zont d'an enez, e oa un dlead din o spiañ. Ne vije ket diaes o c'havout p'o c'hleven o tivizout ha pa gendalc'he an houidi da gildreiñ a-us dezho.

Kerzhout a ris war va c'halabousoù ([19]) ha, dre un toull e-touez delioù ar gwez, e kavis Silver hag ur martolod all o komz kenetrezo. Edont en ur gampoullenn c'hlas disheoliet gant ar gwez. Silver en devoa stlapet e dog war an douar hag ar c'hwezenn a rede war e zremm a-zindan e bennad blev melen. Doare en devoa da aspediñ hag e gomzoù a oa helavar.

---

([19]) War va c'hrabosoù, war va farlochoù.

"Tom, va mignon," emezañ, "da brizout a ran kalz rak talvezout a rez da bouez a aour, e c'hellez krediñ. Ma ne'm bije ket bet mignoniezh ez keñver, ha soñjal a rez em bije da glasket evit kemenn dit ar pezh a dle c'hoarvezout ? Ma ouezfe ar re-se e poanian kement evit reiñ anaoudegezh dit eus ar mennad a zo bet graet, e koustfe tomm da'm lêr. Dizale, hep mar, e vo kaset an taol da benn."

"Silver," a lavaras egile, hag e verzis e oa enkrezet e vouezh, "Silver, aet out war an oad, un den onest out hervez ar vrud, arc'hant ac'h eus ivez, ar pezh n'o deus ket kalz martoloded reuzeudik, ha kalonek out ma ne fazian ket. Hag a-du e vefes gant an hailhoned-se ? N'emaout ket ganto, neketa ? Touiñ a rafen e vefe kentoc'h ar c'hontrol bev. Evidon-me, ma'z afen a-enep va dlead..."

Un trouz a zeuas da droc'hañ e gomzoù. Kavet em boa ur martolod feal pa zeuis da c'houzout e oa c'hoazh unan all a-du ganeomp. Ur c'harm a gounnar a glevis ha, raktal war-lerc'h, ur skrijadenn a spont hag a anken. An heklev a skignas a bep tu hag houidi ar c'heun, spontet a-nevez, a savas da dournial en oabl skedus.

Ul lamm a reas Tom, evel ur marc'h broudet gant un taol kentr, padal e chome Silver difiñv ha ken evezhiek hag un naer darev d'en em deuler war he freizh.

"John," eme Dom oc'h astenn e zorn.

“Dastum da bavioù !” a c’hourc’hemennas Silver oc’h ober ul lamm war e giz.

“Dastum a ran va favioù, Silver,” eme egile. “Ma’c’h eus aon razon, n’eo ket didamall da goustiañs. Met, en an’ Doue, lavar din petra eo ar griadenn-se.”

“Ar griadenn-se ?” a zistagas Silver, war evezh muioc’h eget biskoazh hag e zaoulagad o teviñ. “Me a gred eo bet laosket gant Alan.”

Neuze ar paourkaezh Tom a sonnas e gorf ha, dispont :

“Alan,” emezañ, “Doue d’en pardono evel d’ur gwir vartolod ! Ez keñver, Silver, ne’m eus nemet dispriz. Ur mignon out bet din, met ned out mui. Gwelloc’h eo din mervel oc’h ober va dlead. Holl hoc’h eus drouklazhet Alan, neketa. Va lazh-me ivez, ma c’hellez, ma’z out gouest, met da hegal a ran d’en ober !”

Kerkent e troas Tom e gein d’ar c’heginer hag e kerzhas war-du an aod. Hemañ, o pegañ e skourr ur wezenn evit en em zelc’her en e sav, a savas e vazh-loaek hag he bannas, ar penn moanañ anezhi diouzh an tu a-raok, etre divskoaz ar martolod kalonek a gouezhas d’an douar a-stok e gorf. N’ouzon ket hag-eñ e oa nebeut gloazet pe dorret e walenn-gein dezhañ, met difiñv e chomas krenn. Evel ul leon kounnaret e lammas John davetañ war e c’har vat hag, o tialanañ gant bec’h, e sankas meur a wech e gontell en e gorf.

Ken strafuilhet e voen gant ar gwel eus ar muntr ma’m

boe ur fallaenn. Trouz kleierigoù o tintal ha mouezhioù tud o komz a voudinelle em divskouarn. Divorfilañ a ris buan, evelato, hag edo an traoù en-dro din evel ma ne vije c'hoarvezet netra. A-us d'ar c'heun e tivogede ar vorenn ha lein al Lunedenn-Hirwel a oa diflach bepred.

Silver a welis, e dog gantañ war e benn, o sec'hañ laonenn e gontell leun a wad gant un dornad geot. Ne reas nep van ouzh ar c'horf marv, met ur c'hwitell a dennas eus e c'hodell hag e laoskas ganti galvadennoù skiltrus. Bremaik, a soñjis, e teredo an dorfedourien all hag e vin diskoachet ganto amañ. Ar spouron em c'halon hag o krenañ e-giz ur bern delioù, e tilezis, war va c'halabousoù, al lec'h m'edon kuzhet. Ouzh va c'havout eno ne vije ket bet nec'hetoc'h an hailhoned evit lemel va buhez diganin p'edont o paouez lazhañ daou zen dinoaz. Hastañ a ris d'en em ruzañ kuit, eta, ha da bellaat, ha kement-se seul brimoc'h ma tostae al lankidi o respont da c'hwitell Silver. Larkoc'h goude bezañ en em dennet eus ar brouskoad, e savis da redek hag e tizhis ur vodennad derv-Spagn a oa ouzh troad an div duchenn. Eno e oa yac'hoc'h an aer skañvaet gant un aezhenn freskoc'h.

Glac'haret e oan o klask dibab petra a rajen : chom en enez da vervel gant an naon pe distreiñ d'al lestr pa strakje an tenn-kanol. Euzh a rae din ar soñj diwezhañ-mañ rak, o krediñ e oan anaoudek eus o zorfedoù, e roje ar vartoloded, moarvat, taol ar marv evit ober din tevel. Ken

bras e oa va spouron ma kendalc'his da redek evel ul loen pennfollet, pa c'hoarvezas adarre un darvoud ken dic'hortoz ma chomis sklaset gant ar spont.



*PEMZEKVET PENNAD*

# DEN AN ENEZ

Eus tor unan eus an torgennoù e tiruilhas d'an traoñ betek ennon mein ha tammoù kerreg hag, o sevel va fenn, e welis ur skeud teñval o fiñval a-dreñv ur wezenn-bin. Petra a c'helle bezañ ? un arzh, ur marmouz pe un den ? Ken dilu ha tra e rede eus an eil gwezenn d'eben ; tapet e oan etre an horzh hag ar c'henn hag, o welout e pe arvar edon, e kavis gwell distreiñ davet Silver e-lec'h bezañ e riskl da gouezhañ etre krabanoù ar c'hrouadur-se a rae e annez er c'hoadoù.

Edon o klask war be du ec'h en em gave ar bagoù pa ziskennas ar c'hrouadur da droc'hañ din an hent d'ar mor. Ken herrus hag ur youc'h e kerzhe, stouet e benn gantañ, hag anat e voe din neuze, daoust pegen blevek e oa, e oa un den anezhañ.

Klevet em boa anv eus an debrerien tud, ar pezh a lakaas va enkrez da greskiñ. Eñvor a zeuas din, avat, e oa

ganin ur bistolenn garget ha sederaet, e tinec'his un nebeud endra ma vrasae an aon am boa rak Silver. Kennerzhet e oan hag, e-lec'h treiñ kein dezhañ, ez is etremek an den iskis. Diskoachañ a reas eus a-dreñv e wezenn hag ec'h en em daolas d'an daoulin dirazon, e zivrec'h savet d'an nec'h, evel oc'h aspediñ. Skodêget e oan hag e c'houlennis outañ :

"Piv oc'h ?"

"Ben Gunn," emezañ gant ur vouezh o wigourat evel ur potailh merglet, "me eo Ben Gunn, ar paourkaezh Ben Gunn n'en deus komzet ouzh kristen ebet abaoe tri bloaz zo !"

Neuze e welis e oa un den gwenn eveldon daoust d'e groc'hen kivijet gant an amzer. Glas e oa e zaoulagad, souezhus e oa kement-all en un dremm ken teñval. Gant tammoù gouelioù ha pezhioùigoù lien koaret aet e pilhoù e oa gwisket hag e talc'he an truilhoù-se en-dro dezhañ gant boutonoù kouevr, liammoù aozilh ha pennadoù poelloù terduet. Morse ne'm boa gwelet nep klasker-boued en ur stad ken reuzeudik hag an hini m'edo enni.

"Peñse ho poa graet war an enez-mañ, marteze ?" emezon adarre.

"Ket ! dilezet amañ hepken," a respontas-eñ.

Buan e verzis petra a oa c'hoarvezet gantañ pa zeuas soñj din e kastize evel-se al laeron-vor ar re anezho a veze disent pe a zelleze bezañ sujet. Taolet e vezent war

ur begad douar didud ha roet dezho un nebeudig poultr hag ur fuzuilh hepken da c'hellout chaseal evit kavout peadra da zebriñ.

"Ya, tri bloaz zo," a gendalc'has an truilheg, "na'm eus ket gwelet ur c'hristen. Bevet em eus gant kig gevred ha kregad ([20]) eus ar mor. Ha n'ho pefe ket un tamm fourmaj-laezh da reiñ din ?"

"Ma c'hellan distreiñ d'al lestr," emezon, "ho po kement a fourmaj ha ma plijo ganeoc'h."

Gant dudi e selle ouzh va botoù-lêr hag e veude an danvez a oa aet da ober va chupenn.

"Pe anv hoc'h eus ?" a c'houlennas Ben Gunn.

"Jim eo va anv," emezon.

"Jim, Jim," a zistagas-eñ evel gant dudi, "ne ouzit ket ar vuhez am eus renet. Ne gredoc'h ket, moarvat, ez on bet savet mat gant ur vamm devot hag e oan ken devot va-unan ma ouien difazi va c'hatekiz, penn-da-benn. Treiñ fall am eus graet pa grogis da c'hoari gant arc'hant war vezioù ar vered. Diouganet e oa bet din va flanedenn gant va mamm. Amañ, em enez didud, em eus prederiet kalz hag en em droet ouzh Doue. Ne evin mui nep berad rom, nemet ur veskennad hepken pa'm bo tro d'en em laouenaat. Pinvidik on, Jim, va c'hrediñ a c'hellez."

---

([20]) Kregin.

Techet e oan da grediñ en devoa ar paourkaezh kollet e benn, rak delc'her a rae da lavarout :

"Ya, Jim, pinvidik on ! Pinvidik-mor !"

Peg em arzorn, e c'houlennas :

"Ha n'eo ket hennezh lestr Flint ?"

"Nann," a respontis. "Ha Flint a zo marv, a-drugarez Doue. Hogen, dre walleur evidomp, hon eus darn eus e dud war hor bourzh."

"Ha Silver, unan gar droc'het, a zo en o zouez, hep mar ?"

"Ya, hor mestr-keginer eo, ha rener ar strollad."

"Siwazh ! ma'z eo gwir, ez eo echu din !"

Ur mennozh o sevel em spered a reas din da c'houzout e oa darev Ben Gunn da dreiñ a-du ganeomp dre gasoni ouzh Silver. Diouzhtu e ris va soñj da gontañ dezhañ hon doare hep kuzhat netra outañ ha, p'en devoe klevet va danevell :

"En ur wallenkadenn emaoc'h," emezañ, "met Ben Gunn a zo gouest d'ho tennañ eus ar vouilhenn. Pe zen eo an aotrou a anvit ar marc'heg ?"

"Un den leal, hegarat ha brokus," emezon.

"Ne glaskan ket digantañ," a zisplegas din, "ur garg a borzhier pe a lakez. Din e falvez kaout ur mil lur bennak eus an teñzor-se a zo hiziv perc'hennet ganin."

"Bezit dienkrez diwar-benn kement-se !" a griis dezhañ. "Divizet e oa bet lodennañ an teñzor kenetrezomp

hag aes e vo reiñ deoc'h ouzhpenn ma c'houlennit."

"Hag ul lec'h am bo ivez war al lestr da zistreiñ d'ar vro ?" emezañ, diskredik an tamm anezhañ.

"A-dra-sur," a respontis, "rak p'hor bo trec'het ar forbanned, hor bo ezhomm a vartoloded gouest da embreger hon *Hispaniola*."

Sederaat a reas d'an den hag e tibunas din istor an teñzor a zisplegan amañ evel ma voe kontet din gantañ.

"Unan eus paotred Flint e oan-me, pa'z eas hemañ, gant c'hwec'h den all d'e heul, da zouarañ an teñzor. C'hwec'h devezh e chomjont war an enez evit kas o labour da benn. Distreiñ a reas Flint, un deiz, war e skaf, d'ar *Walrus*, e lestr. Stelennet e oa e benn, ken gwall livet hag hini un den marv, gant un tamm lien glas. E-unan edo, evel ma'm eus lavaret ; ar re all a oa marv ha lakaet en douar, rak kann a oa bet. Penaos en devoa graet evit diskarañ e c'hwec'h den, ne oamp ket evit hen divinout. Billy Bones, an eil ofiser, ha John Silver, ar c'harter-mestr, a c'houlennas outañ e pelec'h e oa bet kuzhet an teñzor. 'It d'an douar, ma plij ganeoc'h,' eme Flint, 'ha chomit eno keit ha ma karoc'h, evidon-me a zo o vont da lakaat da ouel.'

Tri bloaz diwezhatoc'h, e verdeen war ul lestr all p'en em gavjomp dirak an enez-mañ. 'Mignoned,' emezon d'ar c'houch, 'amañ eo bet kuzhet e deñzor gant Flint, eomp da glask penn anezhañ !' Ne blijas ket va mennad d'ar

c'habiten, met daoust da se e tiskennjomp d'an douar. Daouzek devezh e voemp o turiat hep kavout netra ha va c'havandidi a rae goap ac'hanon o skrignal gant droug. Ur mintinvezh ez ejont war ar bourzh, ouzh va leuskel war o lerc'h, gant ur fuzuilh, ul langedê ([21]) hag ur bal. Setu penaos on bet dilezet amañ va-unanik.

Hag a-hed tri bloaz, Jim, em eus bevet amañ hep tañva morse an disterañ boued kristen. A-wechoù e peden Doue, a-wechoù e soñjen em mamm — plijet gant an Aotrou e vefe bev c'hoazh ! —. Hogen, ouzhpenn poaniañ da glask peadra da chom bev em eus graet. Ul labour all a-bouez-bras am eus kavet an tu da beurober, ya, ul labour talvoudus evel ma weli. Lavar an traoù-se da'z marc'heg ha ro dezhañ da c'houzout n'on ket un didalvez."

E-ser distagañ ar c'homzoù diwezhañ-mañ e reas ur wignadenn gant ul lagad hag e pismigas din va brec'h. Hag e kendalc'has.

"N'ankoua ket kennebeut disklêriañ d'ar marc'heg en deus Ben Gunn muioc'h a fiziañs en un denjentil eveltañ eget ne vern pehini eus ar re-se a anvomp tudjentil a chañs !"

"Ne'm eus komprenet grik," emezon, "er pezh emaoc'h o paouez kontañ din. Met ne vern, er gouzout a ray, ma kavan an tu da vont d'e gavout d'al lestr."

([21]) Pigell-drañch.

“E gwirionez, aze emañ an dalc’h,” a anzavas Ben Gunn. “Met, gortoz, ur vagig am eus aozet gant va daouarn ha lakaet eo bet ganin dindan ar Roc’h Wenn. Ma c’hoarvez ar gwashañ ganeomp, e talvezo deomp a-benn an noz. Hola ! petra an trouz a glevan ?”

Daoust ma oa c’hoazh uhel an heol en oabl, e oa bet laosket un tenn kanol, o lakaat an enez da dregerniñ.

“Peg eo an emgann !” a c’harmis, hag e redis gant ar brasañ tizh etremek an aod, disoñjet ganin ar spont am boa bet nebeut amzer kentoc’h. E-keit-se, den an enez, gwisket gant krec’hin gevred, a rede lijer em c’hichen.

“A-gleiz, a-gleiz,” emezañ, “chom a-gleiz, Jim, dindan ar gwez. Amañ eo em eus lazhet va gavr gentañ.”

O tiskouez din un dachenn gant bernioùigoù douar warni e lavaras : “El lec’h-mañ emañ ar vered. Pa gred din e vez ar Sul ec’h en em dennañ amañ da bediñ pa ne’m eus iliz na chapel ebet. Reuzeudik eo ar paourkaezh Ben hep beleg na Bibl.”

D’an ampoent e strakas ur reuziad tennoù fuzuilh ha, dizale, e welis an *Union Jack*, pe vanniel Breizh-Veur, o sevel er vann a-us d’ur c’hoad.

*C'HWEZEKVET PENNAD*

# AN DOKTOR A GENDALC'H GANT AN DANEVELL : PENAOS E VOE DILEZET AL LESTR

Un eur hanter goude kreisteiz e oa pa guitaas ar bagoù al lestr. Ar c'habiten hag ar marc'heg a oa er gambr o tivizout ganin. Er penn a-raok war ar pont, disheoliet gant ur c'houel, edo ar c'hwec'h martolod chomet war ar bourzh o c'hrozmolat hag o c'hrognal kintus.

Ma vije bet ur mouch avel e vijemp sailhet war ar c'hwec'h-se hag hor bije kemeret hent an donvor. Siwazh ! nep aezhenn ne c'hwezhe ha ne dalvezje ket sevel ar gouelioù. Gant Hunter, diskennet d'ar gambr, e klevjomp e oa aet Jim d'an douar da heul ar baotred all. N'eo ket hor boa disfiziañs en doa troet kein deomp, met aon a zeuas deomp e vije lazhet gant an iriennerien. Sevel a rejomp war ar pont e-lec'h ma verve ar peg er skoachoù. Un alfenn bounner a flaerie en-dro deomp, peadra da reiñ terzhienn pe droug-bouzelloù d'an holl. Enoeet-bras e oamp hag e voe divizet ez afen d'an douar gant Hunter.

Diskenn a rejomp hon-daou en ur vagig hag, o tostaat ouzh ar ribl, e kavjomp an div vag all, enno martoloded o kanañ son *Lillibullero.* P'hor gweljont ec'h ehanjont da ganañ, padal e kasemp hor bag war an tu kleiz d'ur beg-douar, o lakaat hemañ etrezo ha ni, ha son *Lillibullero* a glevjomp a-nevez.

Kerkent ha kuitaet ar vag ganin, e kerzhis etremek al lec'h m'edo ar c'hreñvlec'hig a oa merket war ar gartenn. Dindan va zog em boa lakaet war va fenn ur mouchouer evit en em zifenn diouzh gwrez an heol. Div bistolenn garget a oa ganin e ken kaz e vije klasket rev ouzhin.

War-hed un hanter-kant gourhed bennak e kavis ur dorgennig e-lec'h ma strinke un eienenn dour sklaer. War un dorgenn hag en-dro d'an eienenn-se e oa mogerioù graet gant treujennoù gwez tev, o c'hronnañ un dachennig gouest da zegemerout un daou-ugent den bennak, hag enno tarzhelloù da dennañ gant ar fuzuilh. Tro-war-dro e oa un dachenn vrasoc'h difraostet ha kelc'hiet gant ur c'hael peulioù koad, hep dor na kloued. Ul lec'h dispar evit en em zifenn e oa ar c'hreñvlec'hig ; un nebeud tud kadarn a vije gouest ennañ da zelc'her penn d'ur rejimanted soudarded.

Ar wazhiadig dour eo a blijas din ar muiañ. E penn a-dreñv al lestr, e-lec'h m'edo ar pourvezioù, ar gwin hag an armoù, ne vije ket brav d'ar forbanned sailhañ warnomp, hogen an dour eo a raje diouer deomp.

Edon gant ar soñj-se pa zeuas ur skrijadenn vantrus, hini un den a lamed e vuhez digantañ, da'm strafuilhañ betek goueled va c'herc'henn. Ar gredenn divrall am boa e oa bet lazhet ar paourkaezh Jim Hawkins. Va mennozh a ris kerkent da zistreiñ d'al lestr ha dizale e tizhjomp ar c'houeletenn.

Er vrasañ anken edo ar c'habiten hag ar marc'heg ; hemañ, dreist-holl, a geuzie d'e zievezhted. "E-touez ar c'hwec'h den a zo er penn a-raok," eme ar c'habiten, "ez eus unan hag eo bet darbet dezhañ fatañ p'en deus klevet ar skrijadenn. Setu unan hag a zo heuget gant ar vicher el lakaer da ober ha da'm meno ne vefe ket diaes e lakaat da dreiñ kein d'an emsavidi."

Va mennad a zisplegis d'ar marc'heg ha d'ar c'habiten a voe ali ganin penn-da-benn. Hunter a zegasas e vagig da benn a-dreñv al lestr hag e kargjomp enni kasedadoù poultr ha kig-sall, ur varilhad gwin-ardant, pourvezioù ha fuzuilhoù ha va boestad louzeier. E-keit-se edo Redruth etre ar gambr hag ar penn a-raok, gant teir fuzuilh garget hag ur c'holc'hed evit bezañ e gwasked an taolioù.

War ar pont, e-lec'h ma oa savet gant ar marc'heg, e c'halvas Smollett an hini a oa en uhelañ karg e-touez ar c'hwec'h martolod. "Hands," emezañ, "amañ emaomp daou gant bep a ziv bistolenn. Ma fiñv unan bennak ac'hanoc'h e vo diskaret evel ur c'hi klañv !" Skodêget gant an taol, e chomjont diflach, met goude e tiskennjont

eus an dunetez gant ar mennozh da dapañ an daou zen dre a-dreñv. Neuze e kavjont Redruth gant e fuzuilhoù war o hent hag e rankjont distreiñ d'al lec'h m'edont kent. Unan anezho a ziskouezas e benn a-rez ar pont. "Ki !" a hopas warnañ ar c'habiten, hag e stouas prim da guzhat.

Mell-divell e voe peurleuniet ar vag hag ez ejomp ganti d'an aod. Gwelet e voemp gant ar c'hedourien chomet war-lerc'h Silver hag unan anezho a bellaas da gemenn d'e vestr, moarvat, hon donedigezh d'an douar. C'hoant a zeuas din da zistrujañ bag an den-se, met dileuskel a ris va soñj rak Silver hag e baotred n'edont ket pell marteze. Douarañ a rejomp adarre a-dreñv ar beg-douar hag e tougjomp kement bor boa degaset ganeomp betek ar c'hreñvlec'hig. Stlapet e voe an traoù-se dreist ar c'hael peulioù ha Joyce, c'hwec'h fuzuilh garget tost d'e zorn, a chomas d'o diwall.

War hor c'hiz, setu-ni adarre d'al lestr hep aon rak paotred ar bourzh, o vezañ m'edont hep arm ebet. An dorfedourien a oa aet d'an aod ne oant ket armet kennebeut ha, m'o dije bet c'hoant da dostaat, e vijent bet diskaret ganeomp.

Ur gordenn a daolis d'ar c'habiten hag hemañ a sachas hor bag ouzh an *Hispaniola*. Hastañ a rejomp d'he leuniañ gant barilhoù gwispid ha poultr, ur fuzuilh hag un nebeud gouglezeier. Ar peurrest eus ar poultr hag an armoù a dlee chom war al lestr a voe stlapet er mor, hag an dir anezho

a weljomp o lintrañ e goueled an dour. Ar marc'heg hag ar c'habiten a ziskennas er vag ha Redruth a reas evelto.

"Hola, gwazed !" a c'harmas ar c'habiten, "ha va c'hlevout a rit ?"

Ne zeuas nep respont eus penn a-raok al lestr.

"Abraham Gray," a gendalc'has-eñ, "me a oar ez oc'h un den a-zoare, evel meur a hini ac'hanoc'h hag a gred bezañ falloc'h eget ma'z int. Abraham Gray, urzh a ro deoc'h ho kabiten da zont d'e heul p'emañ o kuitaat al lestr."

A-daol-trumm e sailhas Gray betek ennomp, evel ur c'hi o klevout c'hwitelladenn e vestr. Gouliet e oa e jod hag ar gwad a rede diouti.

"Emaon ganeoc'h, kabiten !" emezañ, hag e tiskennas er vag.



*SEITEKVET PENNAD*

# E-LEC'H MA KENDALC'H AN DOKTOR E ZANEVELL : BEAJ DIWEZHAÑ AR VAGIG

Gant ar pouez a oa enni e tiskennas hor bagig a-rez an dour. Bourbouilh ar gwagennoù o tont da flikañ outi ha da strinkañ dreist ar bord a c'hlebias darn eus ar garg, ouzhpenn va bragoù ha lost va chupenn. Tre a oa gant ar mor hag ar gasenn hor bounte diouzh an douar etremek ar strizh-mor. Peg e oan er vaol ha diaes e oa din leviañ ; koulskoude, a-drugarez da alioù ar c'habiten, da vat o roeñvat, e kavis an tu da dostaat ouzh an douar.

"Ar pezh-kanol !" a lavaras Smollett a-greiz-holl o welout paotred al lestr o lemel an doare chupenn lien a c'holoe ar benveg-se. Ankouaet hor boa e oa eus ar pezh-kanol-se ha boledoù ha poultr a oa dindan dorn an hailhoned.

Nebeut amzer goude e ruilhe Israel Hands ur boled pounner war ar pont.

“Hands,” a lavaras Gray, raouliet e vouezh, “a oa mestr-kanolier Flint !”

Evit tizhout ar ribl e rankemp skeiñ muioc’h war hon tu dehoù, setu m’en em gave hor bag a-dreuz hag o reiñ, evel-se, brasoc’h tu da vezañ tizhet gant un tenn. E-keit-se e trevelle ar forbanned en-dro d’o fezh-kanol, dirak hon daoulagad enkrezet.

“Aotrou Trelawney,” a c’hourc’hemennas ar c’habiten, “diskarit, m’ho ped, unan eus ar baotred-se, Israel Hands, mar gellit !”

Ar marc’heg a skoazias e fuzuilh hag, evit mirout ouzh ar stroñs da gargañ hor bag a zour, e taoljomp hor pouez war un tu anezhi.

An tenn-fuzuilh a strakas, met e-lec’h tizhout Hands a blegas e benn d’an ampoent, ez eas da skeiñ unan eus e gavandidi. Ne oa hemañ nemet gloazet ha war e galabousoù ec’h en em ruzas kuit diouzh ar pezh-kanol. Garmoù a savas war al lestr hag ivez war an aod, e-touez gedourien ar bagoù. Ur vag a zeuas war hon tu, padal e klaske eben troc’hañ hon hent d’an douar. Dibrederoc’h e voemp, avat, pa c’helljomp lakaat ar beg-douar etrezomp hag hi.

Gant ar soñj eus ar pezh-kanol e oa teñval penn ar c’habiten.

“Bremaik,” emezañ, “pa roin deoc’h an urzh-se, e roeñvoc’h da gilañ.”

Hag o welout e taned poulc'henn ar c'hanol e lavaras : "Roeñvit war a-dreñv !"

Ar boled a dremenas, evel-se, dreistomp hag a gouezhas er c'hoad, endra ma c'houelede ar vag dre he fenn a-dreñv, dindan tri zroatad dour.

An eil dirak egile e oamp chomet en hor sav, ar c'habiten ha me. An tri all en em zifretas en dour ha buan e savjont war o zreid. Ne oa c'hoarvezet nep droug gant den, met, siwazh ! aet e oa hon traoù da goll, poultr, gwispid hag armoù, ha ne chome ganeomp nemet div fuzuilh. Va hini am boa dalc'het a-us da'm fenn e-doug ma c'houelede ar vag. Ar c'habiten, diouzh e du, a oa bet fur a-walc'h evit lakaat e hini en istribilh ouzh e skoaz, ar beg anezhi troet d'an traoñ.

Hastañ a rejomp da vont war ar sec'h ha seul vuanoc'h ma kave deomp e oa tud o tostaat. Prederiet e oamp gant Redruth ha Joyce hag en em c'houlennemp hag-eñ e vijent gouest da dalout ouzh un arsailh, 'ken kaz o dije peg ouzh an dorfedourien. E nerzh-kalon an eil ne oa ket bras hor fiziañs, o vezañ ma oa gwelloc'h lakez eget brezelour ampart.

*TRIWEC'HVET PENNAD*

## KENDALC'H EUS DANEVELL AN DOKTOR : DIWEZH AR C'HENTAÑ DEVEZH EMGANN

Edomp o treuziñ ar c'hoad hon dispartie diouzh ar c'hreñvlec'hig, pa drouzas, war-bouez nebeut diouzhimp, kammedoù o tostaat ha bodoù o terriñ.

"Kabiten," emezon d'an aotrou Smollett, "roit ho fuzuilh da Drelawney, rak gwelloc'h tenner eo egedoc'h."

O-daou ec'h eskemmjont o armoù, endra ma roen va gougleze da Abraham Gray. Diskouez a reas bezañ laouen hag, o skopañ en e zaouarn, e pegas ennañ hag e jestraouas gantañ, o lakaat al laonenn da c'hwibanañ. Un den dispar hor boa kavet aze d'hor skoazellañ !

Daou-ugent kammed pelloc'h edo bevenn ar c'hoad hag ar c'hreñvlec'hig. Buan e tizhjomp ar c'hael pa zifoupas diouzh ar gwez ur strollad seizh den, Job Anderson en o fenn. Skodêget e chomjont a-sav. Neuze Trelawney ha me, a-gevret gant Hunter ha Joyce, a laoskas hon tennoù a bep tu. Unan eus hon enebourien a gouezhas hag ar re all a dec'has kerkent er c'hoad. Kargañ a rejomp

hon armoù hag e tiskennjomp eus ar c'hael evit mont da welout ar forbann diskaret. Lazhet-mik e oa, gant un tenn e-kreiz e galon.

Laouen-bras e oamp gant hon taol kaer pa strakas un tenn pistolenn deuet eus ar vodenn. Ur boled a c'hwibanas ouzh va skouarn hag ar paourkaezh Redruth a gouezhas a-stok e gorf d'an douar. E-keit ha ma oa dilammet ar c'habiten ha Gray war e dro, e laoskjomp, ar marc'heg ha me, bep a denn war-du al lec'h ma c'helle bezañ hon enebourien. En aner e voe, moarvat, ha ne rejomp nemet koll hor poultr.

Ne glaskas ket an hailhoned sailhañ warnomp a-nevez ha setu ma c'helljomp sammañ Redruth dreist ar c'hael hag e zougen d'an ti graet gant treujoù gwez. Diouzhtu e verzis e oa echu dezhañ ha ne badje ket pell ar servijer ken feal d'e vestr ha ken sentus outañ.

"Daoust hag-eñ emaon o vont kuit, doktor ?" a c'houlennas ouzhin.

"Ya, Tom," a respontis, "emaoc'h o vont d'hor gwir vro."

"Ra vo graet youl an Aotrou Doue !" emezañ.

Diskordet e oa Trelawney da ouelañ evel ur bugel :

"Tom," a huanadas-eñ, "da bediñ a ran da'm fardòniñ."

"Ne vefe ket ur seurt tra gwall zereat eus va ferzh," a zistagas ar gloaziad. "Hogen, ra vo graet hervez da c'hoant. Amen !"

Goude-se e c'houlennas ma vije lennet ur bedenn dirazañ hervez ar c'hiz ; ar pezh a voe graet kerkent. Ne zaleas ket da serriñ e zaoulagad ha da dremen goustadik.

Ar c'habiten, leun e c'hodelloù a draouerezh disheñvel, a dennas diouto daou vanniel saoz. Unan a ledas war gorf Redruth, e-ser lavarout d'ar marc'heg e kemere perzh en e gañv hag en e c'hlac'har. Ar banniel all a lakaas ouzh beg ur wern en devoa graet gant ur wezenn-sapre a oa kouezhet e-barzh ar c'hloz.

Ur renabl a reas eus ar pezh a oa deuet ganeomp eus al lestr ha, prederiet e spered :

"Doktor Livesey," emezañ o treiñ ouzhin, "a-benn pet sizhun ac'hann e tle Blandly degas deomp al lestr a vo paramantet d'hor skoazellañ ?"

"N'eo ket sizhunvezhioù e rankimp gortoz," a respontis. "Mizvezhioù, avat, ne lavaran ket. Ne guitay al lestr-se Bro-Saoz nemet war-dro dibenn miz Eost."

"Gwazh a se !" a eilgerias-eñ. "Gant ar pourvezioù hon eus e vo dav deomp ober bouzellenn voan rak ne badint ket pell. Keuz bras am eus d'ar bevañs hon eus kollet gant ar vag."

Eeun d'ar pred-se e strakas un tenn kanol hag ur boled, o fraoñval, a dremenas a-us deomp evit mont da gouezhañ e-touez ar gwez.

"Ar c'henaoueien !" a c'harmas Smollett, "emaint da vat o teviñ poultr en aner."

Un taol all a strakas hag, ar wech-mañ, e kouezhas ar boled er c'hael o lakaat an traezh da sevel.

"N'int ket evit hor gwelout," eme ar marc'heg. "Met hor banniel, avat, a welont eus al lestr. Ha ne vefe ket fur diskenn anezhañ ?"

"Diskenn ar banniel ?" a c'harmas ar c'habiten. "Nann, aotrou marc'heg, biken !"

An holl a veulas e nerzh-kalon hag a voe ali gantañ. Neuze eo e c'houlennas tud a youl vat da vont da gerc'hat, pa oa izel ar mor, ar c'hig-sall a oa er vag peñseet. Hunter ha Gray en em ginnigas hag e tremenjont dreist ar c'hael peulioù evit diskenn d'an aod.

Re ziwezhat e voent : a-benn neuze e oa war al lec'h ur vag all renet gant Silver ha leun a vartoloded, fuzuilhoù ganto a zeue, hep mar, eus ur guzhiadenn bennak. E-keit ha ma vire ar baotred ouzh o bag da vont gant an tre, reoù all a oa en dour o labourat da glask ar pezh a vennemp kaout hon-unan.

E-barzh ar c'hreñvlec'hig e skrive ar c'habiten war e zeizlevr ar pozioù-mañ :

«Alexander Smollett, kabiten ; David Livesey, medisin ar bourzh ; Abraham Gray, eil kalvez ; John Trelawney, paramantour ; John Hunter ha Richard Joyce, o-daou servijerien ar paramantour ; chomet holl feal ha sentus e-touez ar c'houch a oa war al lestr ; ganto bevañs evit dek devezh, o deus douaret hiziv ha savet banniel Bro-

Saoz a-us da greñvlec'hig Enez an Teñzor. Tomas Redruth, mevel ar paramantour, a zo bet lazhet gant ar vartoloded en em savet ; Jim Hawkins, paotr-a-gambr…»

Edon eeun o klask gouzout petra e oa deuet Jim da vezañ pa lavaras Hunter e kleve unan bennak o c'helver. Ur galv all ne zaleas ket goude :

"Doktor ! marc'heg ! kabiten ! Hunter !" a c'harme ur vouezh.

Hag e weljomp Jim Hawkins, yac'h ha salv, o pignat dreist ar c'hael peulioù.



*NAONTEKVET PENNAD*

## KENDELC'HER A RA JIM GANT AN DANEVELL : DIFENNOURIEN AR C'HREÑVLEC'HIG

O verzout ar banniel a-us d'ar c'hoad e chomas Ben Gunn a-sav :

"Jim," emezañ, "da vignoned eo a zo aze. Kann a zo bet, moarvat, ha gounit o deus graet hag ez int en em dennet er c'hreñvlec'hig a oa bet savet gant Flint."

"Piv 'oar ? Marteze eo hon enebourien a zo eno," a eilgeriis.

"Ne c'hell ket bezañ," a respontas Gunn. "E-lec'h banniel Bro-Saoz o dije lakaet ar banniel du, patrom ur penn marv warnañ."

"Eomp di hon-daou neuze," emezon.

"Evidon-me ned in ket," a lavaras an den diskredik. "Kae da-unan, Jim, ur paotr mat ha fin ez out hag e ouezi petra da lavarout d'an aotrouned. Seul vui a gonti dezho, seul welloc'h ne vo ken. Az pez soñj da lavarout e kavint Ben Gunn p'o devo ezhomm anezhañ. E-lec'h ma'z out

en em gavet ganin, e vin adarre. Ra zeuy unan bennak e-unan, un dra wenn gantañ en e zorn !"

"Pe da vare ?" a c'houlennis, "e vo ar gwellañ deoc'h ez afe ?"

"Warc'hoazh," a respontas-eñ, "etre kreisteiz d'an heol ha teir eur."

"Bremañ e c'hellan mont, neketa ?" a ris o tiskouez dezhañ va mall.

"Gortoz, Jim," emezañ o pegañ em brec'h. "N'ankoua ket displegañ dezho an abegoù am eus da chom hep mont daveto diouzhtu. Ma c'hoarvez ganit kejañ gant Silver, arabat anzav outañ emaon amañ, na pa vefes merzheriet gantañ. Ha ma teufe e baotred da gampiñ war an aod, diouzh an noz, petra a lavarfes ma chomfe intañvezed war o lerc'h ?"

Neuze e kouezhas ur boled kanol er c'hoad ha pep hini ac'hanomp a sachas e skasoù gantañ. E-pad ur pennad e kendalc'has an tennoù kanol da zrailhañ ar gwez tro-war-dro d'ar c'hreñvlec'hig. Gant aon da vezañ tizhet e ris ur mell tro a reas din tremen war an aod. Da heul an tre e oa dizolo traezhennoù bras. Riv am boe hag e tostais ouzh ar c'hreñvlec'hig o vezañ ma oa paouezet ar c'hanol da dennañ.

E-ser dont war va c'hiz e rois un taol-lagad d'an *Hispaniola* a oa bepred ouzh an eor, gant ur banniel du, hini al laeron-vor, ouzh beg ar wern vras. Pell diouzhin e

oa un nebeud gwazed en-dro d'un tantad o teviñ hag, etrezo hag al lestr, e rae ur vag ur monedone dibaouez. An holl a gane laouen en ur stumm hag a roe da grediñ e oa glebiet mat o gourlañchenn gant ar rom.

Tost da aber ar stêrig a gase he dour war-du enezennig ar Relegenn, ur garreg hir ha sklaer he liv a save he fenn. Hounnezh, moarvat, a oa ar Roc'h Wenn m'en devoa Ben Gunn komzet din anezhi hag e-lec'h ma kuzhe ar skaf a c'hellje talvezout deomp.

Tizhout a ris ar c'hreñvlec'hig dre an tu kein anezhañ. Va distro a roas levenez da dud va c'hostezenn hag e kontis dezho kement a oa c'hoarvezet ganin.

Ti ar c'hreñvlec'h a oa bet savet gant koad karrezet gros ; en ur penn anezhañ, ur maen plat bras a dalveze da oaled. Da heul an avel a c'hwezhe diouzh ar mor, e oa en em silet en ti, a-dreuz ar skoachoù, traezh munut hag a gouezhe er gaoter a oa war an oaled a-us d'an tan. Hemañ, o tivogediñ, a lakae an daoulagad da zourennañ hag an ti a chome leun a voged.

Gray a oa stelennet e benn da c'holeiñ ar gouli a oa bet graet dezhañ en e jod, ha korf marv Redruth a oa astennet war al leurenn, a-hed unan eus ar mogerioù.

Dirak dor an ti e save ur porched, dindanañ un eienenn a skuilhe he dour e-barzh ur gaoter vras sanket en douar hag a vire ar pezh a oa ret, daoust dezhi da vezañ dizeun. Diouzh kein an ti n'edo ket pell ar c'hoad a oa bet tennet

anezhañ ar gwez a oa bet ret kaout evit e sevel. An duchenn m'edo ar re-mañ kent a oa bet dirañvet gant ar glaveier hag a oa dinaou ganti.

Ma vije bet dav deomp chom da ehanañ, hor bije kollet hor penn gant an enoe. Hogen, war evezh bepred, e roas ar c'habiten deomp bep a gefridi. Va c'harg a oa bezañ gedour e-tal an nor hag an doktor a voe lakaet da geginer. Daou zen a yeas da geuneuta ha daou all a reas un toull da veziañ korf ar paourkaezh Redruth.

"Ar Smollett-se a zo gwelloc'h den egedon," eme an doktor din. Hag ur pennadig goude, e c'houlennas : "Petra a soñjez eus Ben Gunn ? Hag un den eo evel an dud all ?"

"Me a gred eo trevariet e spered un disterañ," a respontis.

"Ar pezh n'eo ket souezhus," eme an doktor, goude bezañ tremenet tri bloaz e-unan-penn en un enez didud. Ha fourmaj eo a c'houlenne-eñ diganit ?"

"Ya, fourmaj, aotrou."

"Mat, un tamm am eus amañ em boest vutun, hag hennezh a vo dezhañ. Hini dispar eo, deuet eus Bro-Italia ha leun a vagadurezh. Eus ar seurt anvet parmezan eo."

Douaret e voe korf Redruth hag e chomjomp da bediñ en-dro d'al lec'h ma oa bet lakaet ha, pa zistrojomp d'an ti e oamp aet sklas gant an avel yen.

War-lerc'h an tamm kig-sall hor boe da goan, ec'h en em dennas an tri aotrou en ur c'horn da zelc'her kuzul.



*"Ar banniel gwenn !*
*Setu Silver o tont gant ar banniel gwenn !"*

Hervez ar c'habiten, n'hor boa ket dastumet keuneud a-walc'h hag e vije ret antronoz distreiñ d'ar c'hoad da greskiñ ar bern. Prederiet e oant ouzhpenn gant hon nebeut a vevañs : a-barzh pell e teuje an dienez da ober deomp kodianañ, nemet e kavjemp an tu da ober d'hon enebourien tec'hout gant an *Hispaniola* da glask preizherezh da lec'h all.

Hon tennoù, ivez, a c'hellje distrujañ meur a hini en o zouez ha reiñ deomp an trec'h. Eus an naontek m'edont kent e oa bihanaet o niver da c'hwezek ha c'hoazh, eus ar re-mañ, e oa daou gwall aozet ha marteze marv, da vihanañ an hini a oa bet gloazet e-kichen ar pezh-kanol.

Hervez an doktor, daou dra a oa kevredet ganeomp a-enep d'an emsavidi : ar rom hag an temz-amzer. Rom o devoa o gwalc'h da lonkañ, ar pezh a raent, hep mar, pa ne oa den da virout outo d'e glukañ. Eus ar geunioù m'en em zalc'hent e teufe warno an derzhienn da ziskarañ an hanter anezho buan a-walc'h.

Skuizh e oan hag ez is da gousket ; antronoz, pa savis, e welis e oa kresket hor bern keuneud eus a veur a wech. Neuze, o klevout firbouch e-kichen ar c'hael-peulioù, ez is er-maez hag unan a lavaras :

“Ar banniel gwenn ! Setu Silver o tont gant ar banniel gwenn !”

Ur sell a daolis dre an darzhell hag ec'h anavezis e oa gwir ar c'heloù.

*UGENTVET PENNAD*

# SILVER O TONT EVEL KANNAD

Daou zen e oa en tu all d'ar peulioù, gant unan anezho ul lien gwenn en e zorn. Yen-ki e oa hag an heol a sklêrijenne lein ar gwez en-dro deomp. Ar vuloc'henn dev savet eus ar geunioù en em ruze betek ennomp o tapañ d'an daou zen betek o daoulin.

Ar c'habiten, gant aon rak un taol trubarderezh, en em dennas e gwasked ar porched, hag ac'hano e roas e urzhioù :

"An doktor Livesey, da c'hedal diouzh tu an norzh !" emezañ. "Jim, d'ar reter ! Gray d'ar c'hornôg ! Ar re all a garg o fuzuilhoù !"

Hag o treiñ ouzh ar re a oa en diavaez e c'houlennas groñs :

"Piv a zo aze ?"

Ur vouezh a respontas a-bouez-penn :

"Ar c'habiten Silver deuet evel kannad davedoc'h gant unan eus e dud o tougen ar banniel gwenn !"

"N'anavezan ket ar c'habiten Silver ! Piv eo ?" a hopas

ar c'habiten Smollett. Hag e kendalc'has, evel o komz outañ e-unan : "Feiz ! setu unan a zo buan savet e karg !"

"Me eo, kabiten," a respontas John. "Ar paourkaezh tud-mañ o deus va dibabet da gemerout ho lec'h goude ho tec'hadenn diouzh al lestr. Kabiten Smollett, ne c'houlennan nemet ho ker da'm leuskel da guitaat ho kloz yac'h ha salv, o reiñ din ur munut a-raok tennañ warnon."

"Ne'm eus ket an disterañ c'hoant da gomz ganeoc'h," eme Smollett. "Hogen deuit tre ma vennit. Ma vez trubarderezh ne vo nemet diouzh ho tu ha Doue d'ho miro."

"Ne'm eus ket diskred d'ho komzoù, kabiten," a eilgerias Silver, "rak fiziout a ran e ger un denjentil."

Paotr ar banniel gwenn a glaskas herzel an eontr John da dostaat ouzh ar c'hael, met hemañ, ken dispont ha tra, e vountas diwar e dro ha, goude bezañ stlapet e vazhloaek dreist ar peulioù, a grapas e-unan betek an tu all d'an harz-se. Diaes-bras e voe dezhañ kerzhout betek an uhelenn m'en em gave an ti o vezañ ma oa an dachenn serzh a-walc'h ha leun a gefioù gwez ha ma sanke e vazhloaek don en traezh blot.

Saludiñ a reas, en un doare seven, ar c'habiten a oa deuet da azezañ dirak an nor. Gwisket e oa hor martolod e c'har droc'het gant ur chupenn c'hlas-teñval hag a skede gant ur bern boutonoù kouevr, betek e zivorzhed e tiskenne dezhañ ha war e benn e touge ur mell kasketenn gronnet gant galoñsoù alaouret.

“Aze emaoc’h, va faotr,” eme ar c’habiten o sevel e benn. “Koulz eo deoc’h azezañ.”

“Yen eo, kabiten,” a lavaras Silver, “ha gwelloc’h e vefemp en ti eget amañ war an traezh.”

“Silver,” a respontas ar c’habiten, “ma karjec’h bezañ bet furoc’h e vefec’h er gwasked en ho kegin, padal ho kwelan e kroc’hen ur mestr laeron-vor, mat hepken da vezañ lakaet ouzh ar groug. Hastit da gomz, m’ho ped, ne’m eus ket amzer da goll ganeoc’h.”

“Neuze ec’h azezin war an traezh, kabiten,” a eilgerias ar c’heginer, “hag e c’houlennin ho skoazell da sevel a-barzh ma’z in ac’hann.”

“Ac’hanta ! buan !” a c’hourc’hemennas Smollett.

“Emañ ar wirionez ganeoc’h, kabiten,” a zeraouas Silver. “Un taol kaer hoc’h eus graet e-doug an noz-mañ, ya, ur gwall daol eo bet hennezh deomp, en anzav a ran, ha setu perak on deuet d’ho kavout. Re a rom o devoa lonket ar baotred, me avat, ne lavaran ket, met brevet e oan gant ar skuizhder. Paneve da se, ne vije ket c’hoarvezet an droug. Ne oa ket marv-tre an den pa zihunis da vont war e dro.”

Kuitaet em boa al lec’h ma oan bet kaset da ober ged hag en em silet gant an doktor e-kichen ar c’habiten ha klevet em boa komzoù Silver. Unan eus al laeron-vor a oa bet lazhet, hep mar, ha n’edont mui nemet pevarzek den. War an taol e teuas eñvor din eus komzoù kuzh Ben

Gunn pa oa anv gantañ eus an intañvezed a c'hellje chom war-lerc'h an dorfedourien. Eñ eo, hep mar, en devoa lamet e vuhez digant unan anezho.

"Ha goude ?" a c'houlennas ar c'habiten Smollett ken yen ha ma c'helle bezañ.

"Ur gartenn hoc'h eus ?" eme Silver.

"Gouest a-walc'h," a eilgerias ar c'habiten.

"Ma ! hounnezh a rankomp da gaout," a gendalc'has Silver. "Furoc'h e vefe deoc'h he reiñ deomp eget lazhañ hon tud. P'hor bo kavet an teñzor, e c'helloc'h dont ganeomp hag ho tilestrin e-lec'h ma plijo ganeoc'h. Mod all, e c'hellit chom amañ, rak lod eus va mignoned o deus kastizoù da veñjiñ. Rannet e vo ar pourvezioù etrezomp hervez al lealded, hag e roan deoc'h va ger da reiñ da c'houzout e vezoc'h chomet amañ d'ar c'hentañ lestr a gavimp war hon hent."

Ar c'habiten ne seblante ket selaou, leuniet en devoa e gorn-butun hag e sache warnañ.

"P'emaoc'h o vutuniñ, kabiten," eme Silver, "e kemerin an aotre da ober eveldoc'h."

E gorniad a danas hag e chomjont dilavar o-daou e-pad ur pennadig.

"Paneve da Abraham Gray..." a zeraouas Silver.

Met ar c'habiten, brouezet en un taol berr, a c'harmas gant droug :

"Gray n'en deus lavaret netra deomp ha n'hon eus

goulennet netra outañ. Hag ouzhpenn, petra a ra din an enez-mañ ? Gant plijadur eo he lakafen da strinkañ ha c'hwi-holl ganti da heul !"

Savet e oa diwar e gador hag, o skeiñ war balv e zorn, e skarzhas ludu e gorn-butun.

"Keuz ho po, kabiten," a c'hrognas Silver. "Dereat e oa an divizoù am eus kinniget deoc'h."

"N'hoc'h eus mui netra da lavarout ?" a c'houlennas ar c'habiten. "Hogen, a-walc'h evel-se ! Skarzhit kuit, m'ho ped !"

"Roit dorn din da sevel ac'hann," a bedas Silver.

"Na c'hortozit ket kement-se eus va ferzh," eme Smollett. "En em geitit ([22]) hoc'h-unan, evel ma c'helloc'h !"

Euzhus e oa dremm al laer-mor da welout, gant ar gasoni hag ar vuanegezh a oa peget ennañ. En em stlejañ a reas betek unan eus postoù ar porched e-lec'h ma kavas harp da sevel.

"Mil gurun !" a hope-eñ.

"N'hon eus aon ebet razoc'h na rak ho tud, va den," eme ar c'habiten o tiskordañ. "Gray a zo en em dennet a-dre krabanoù c'hwec'h anezho. Ken gwir ha ma'z eo va anv Smollett, ho kasin chadennet-holl daouarn ha treid, dirak al lez-varn saoz, evit ur c'haer a brosez. Evit an

---

([22]) En em zibabit.

teñzor, n'ho po ket, a c'hellit krediñ. Mont kuit gant al lestr ? Den ac'hanoc'h n'eo gouest d'e embreger na d'e vleinañ. Dizale e chomo skoet war un draezhenn bennak !"

Gant poan e oa deuet an hailhon a-benn da vont tost d'ar c'hael. Brouezet gwashoc'h-gwashañ e troas ouzh ar c'habiten da grial dezhañ :

"Pa ne fell ket deoc'h va selaou, ne gavoc'h ket ho keuz da brenañ ! Gortozit hag ho po tennoù ha marteze, gwashoc'h c'hoazh, rak ar re a chomo bev ac'hanoc'h e kousto tomm d'ho lêr !"

"Arabat deoc'h en em gavout e beg va fuzuilh," a hopas ar c'habiten, "ma ne vennit ket kaout lamm. Un tenn e-kreiz ho kein, setu holl ar pezh a zellezit kaout !"

Goude bezañ graet meur a esa en aner, e c'hellas Silver, gant skoazell paotr ar banniel gwenn, tremen dreist ar peulioù hag, a-barzh pell, ez eas diwar-wel.

*UNANVET PENNAD WARN-UGENT*

# AN ARSAILH

Kerkent ha ma voe aet kuit hor gweladenner, e troas ar c'habiten e zaoulagad war-zu ennomp. O welout n'edomp mui el lec'hioù merket da bep hini ac'hanomp e c'hourdrouzas taer :

"Ra'z ay pep hini d'ober e zlead ! E gwirionez, Trelawney, souezhet on ganeoc'h ! Ha c'hwi, doktor, hag hoc'h eus stourmet e Fontenoy, ma'z oc'h bet disent eno evel amañ, e vije bet koulz deoc'h chom er gêr. Gray hepken n'emañ ket da vezañ tamallet p'en deus heuliet va urzhioù penn-da-benn. Ur gwir vartolod eo, hag e vennegin e anv war levr-mor al lestr."

D'ar re lez-ober eveldon e oa pinous ha, goude ar gentel hor boa tapet, ez ejomp d'an tarzhelloù hor boa da ziwall dreizo, e-keit ha ma rae ar marc'heg en-dro d'ar fuzuilhoù en doa da gargañ.

Neuze e savas adarre ar c'habiten e vouezh :

"Roet em eus e damm da Silver," emezañ, "ha kement a zroug am eus lakaet da vont ennañ ma vo gant e baotred war hor c'hein a-barzh un eur ac'hann. Ma stourmit gant

urzh, e teuy an trec'h ganeomp. Lazhit an tan, mar plij. Arabat e vefemp diaezet da dennañ gant ar moged."

O verzout ne'm boa c'hoazh debret mann e lavaras ar marc'heg na oa ket leinet din.

"Ra'z ay Jim da zebriñ," a c'hourc'hemennas ar c'habiten, "ha goude d'al lec'h meneget dezhañ !"

Diouzh tu ar sav-heol e oa div darzhell er c'hael-peulioù ha, diouzh tu ar c'huzh-heol, div all. Heñvel e oa diouzh tu ar c'hreisteiz, hogen el lodenn a selle ouzh an hanternoz e oa pemp tarzhell, ar pezh a vije arvarus deomp ma c'hellje hon enebourien o zizhout da dennañ warnomp.

"C'hwi, Trelawney, hag a zo ar gwellañ tenner ac'hanomp," eme Smollett, "ha c'hwi, Gray, ho po kefridi d'hon difenn diouzh an tu-se. Ar re all en em glenko e-lec'h m'edont kent ha c'hwi, doktor, e-ser diwall da vezañ gloazet, a denno dre zor ar porched."

Savet e oa bet ar bernioù keuneud tost a-walc'h d'an tarzhelloù ha war unan anezho e oa peder fuzuilh garget ha pourvezioù-tennañ. A-barzh pell, ken tomm e teuas an heol da vezañ, e rankjomp diwiskañ hor chupennoù ha dilasañ kolieroù hor rochedoù. E-berr amzer e voe lonket ar vorenn, an traezh a zeve hon treid hag ar rousin a deuzas er c'hoad. Endra ma tremene an amzer e c'hrozmole ar c'habiten, darev da goll habaskted.

"Ma welan unan bennak dirazon," a c'houlennas Joyce, "daoust hag e c'hellin tennañ ?"

"E lavaret am eus deoc'h dija !" a c'hourdrouzas Smollett.

"Mat, aotrou," eme Joyce, seven-tre dezhañ, "ho trugarekaat a ran."

Koulskoude un trouz bennak a voe klevet o tont eus tu ar c'hoad hag un tenn a darzhas : Joyce en devoa tennet.

Diouzhtu war-lerc'h e krozas ur barrad tennoù o tont a bep tu deomp, met den n'en em ziskouezas ha nikun ac'hanomp ne voe tizhet. An ti hepken a voe treuzet gant un nebeud biliennoù, hep ober droug all ebet.

"Ha bet hoc'h eus ho ten, Joyce ?" a c'houlennas ar c'habiten.

"Ne gredan ket, aotrou," a voe ar respont.

"Gwazh a se !" eme Smollett. "Gwell eo ganin, avat, klevout ar wirionez eget brabañserezh. Hogen, pet den a oa dirazoc'h ?"

"Daou pe dri moarvat," eme Joyce.

Rag-eeun dezhañ e krede an doktor bezañ gwelet teir luc'hedenn ha klevet tri zenn. Diouzh e du en devoa klevet Gray pemp pe c'hwec'h tenn hag ar marc'heg seizh pe eizh. Anat e oa, eta, e oa bet niverusoc'h an arsailherien eus tu an hanternoz hag e vije gwashoc'h hiviziken ar pegad eus an tu-se.

A-greiz-holl e tirollas adarre fuzuilhoù al laeron-vor da dennañ warnomp hag ur strollad hailhoned en em daolas ouzh an difennoù hor boa diouzh tu an norzh. Tri

anezho a savas war ar c'hael-peulioù hag a voe diskaret gant ar marc'heg ha Gray, unan e diabarzh ar c'hael hag an daou all en diavaez. Unan eus ar re-mañ ne oa ket bet gwall c'hloazet, rak kavout a reas an tu da dec'hout kuit etremek ar c'hoad.

Pevar hailhon all a oa deuet a-benn da lammat dreist d'an harz a oa dirazo. En hon touez edont bremañ ha c'hwitañ a reas hon tennoù warno. D'ar red e savjont gant ar grec'henn war-du dor an ti hag unan anezho a lamas e fuzuilh digant Hunter ouzh he stlepel er-maez dre un tarzhell. Hemañ, da c'houde, a gouezhas d'an douar da heul ur mestaol tapet gantañ war greiz e benn.

Job Anderson a c'harme a-bouez-penn :

"Bec'h dezho ! Bec'h dezho !"

Un enebour, en em gavet rag-eeun d'an doktor, a dapas un taol kontell a-dreuz e zremm hag a ruilhas da draoñ an dorgenn. Leun a voged e oa an ti gant an tennoù fuzuilh ha pistolenn, ha ne weled berad ebet ennañ. E-kreiz ar youc'hadennoù hag an trouz e klevis unan bennak o klemm gant ar boan.

"Er-maez ha d'ho kontilli !" a grias ar c'habiten.

Diouzhtu e sailhis kuit, n'ouzon ket piv war va lerc'h. Dirazon edo Job Anderson, ur vouc'hal gantañ en e zorn, hag edo o vont da skeiñ ganti warnon pa ris ul lamm a-gostez a reas din ruilhal betek troad an duchenn. Un tenn laosket gant Gray a lazhas mik Anderson, hag ur

martolod all a oa bet diskaret gant un tenn deuet a-dreuz un darzhell.

Eus ar pevar den dilammet e-barzh ar c'hael e chome unan c'hoazh. Spontet e oa hag, a-c'haoliad, e tremenas dreist ar peulioù a-raok ma tennjomp warnañ eus an ti e-lec'h ma oamp en em zastumet war urzh an doktor.

Chomet e oa an trec'h ganeomp, daoust d'ar c'holloù hor boa bet. Hunter a oa divuhez e-kichen e darzhell ha Joyce, a-stok e gorf war an douar, a oa bet treuzet e benn gant ur boled. En em harpet e oa ar c'habiten, aet gwall livet a-daol-trumm, ouzh Trelawney, ken gwenn all e liv.

"Gloazet eo ar c'habiten," eme ar marc'heg hag an doktor a zeredas davet an ofiser.

"Ha tec'het eo kuit al lorgnez a astud-se ?" a c'houlennas hemañ, semplaet e vouezh.

"Aet int holl war o c'hiz," a voe respontet dezhañ, "nemet ar pemp a zo astennet marv war an douar."

"Evit daou zen hon eus kollet, siwazh !" a huanadas ar c'habiten, "o deus laosket pemp war an dachenn. Bremañ ned int nemet nav ouzh ar pevar a chom ac'hanomp."

Ne ouiemp ket neuze e oa marv, an deiz-se diouzh ar mintin, ar martolod a oa bet gloazet gant ar marc'heg tost d'ar pezh-kanol. Tenn e oa bet ar c'hrogad hag, enkrezet gant ar soñj e vijemp argadet a-nevez, e chomjomp bepred war evezh.

*DAOUVET PENNAD WARN-UGENT*

## PENAOS E TERAOUAS VA CHAÑSOÙ WAR VOR

Sioul e oa an emsavidi ; ne zeuas nep tenn eus ar c'hoad. O gwalc'h o devoa bet, evel ma lavare ar c'habiten. Skoazellañ a ris an doktor da aozañ ar pred hag, evit se, e rejomp tan er-maez eus an ti, daoust pegen arvarus e oa bezañ a-wel d'an dorfedourien.

Klemmoù truezus ar c'hloazidi a zeue betek ennomp, o tegas deomp da soñj n'eo ket un huñvre hor boa graet. Ne oa ket marv Hunter evel ma kreden, met divellet e oa bet ha war-nes tremen. Unan eus hon arsailherien a veve c'hoazh, faoutet klopenn e benn o kouezhañ diwar ar c'hael-peulioù, hogen ne zaleas ket da vervel. Ar c'habiten a oa torret e blankenn-skoaz ha tizhet unan eus e skevent. Evito da vezañ grevus, ne oa ket marvel ar goulioù-se hag, hervez an doktor, e teuje ar pare dezhañ, war-bouez chom hep fiñval e-pad un nebeud sizhunvezhioù.

War-lerc'h ar pred ec'h en em vodas ar marc'heg hag

an doktor en-dro d'ar c'habiten, e-keit ha ma oamp en em dennet a-gostez, Gray ha me. E-doug ur predadig e komzjont kenetrezo pa weljomp Livesey o kemerout ar gartenn, e bistolennoù hag ur gougleze hag o lakaat ur fuzuilh war e skoaz. Diouzh tu an hanternoz e tremenas dreist ar peulioù ha, difrae e gerzhed, e koazhas dindan gwez ar c'hoad. Gray, kouezhet an alvaon warnañ, a ankouaas, war an taol, kas d'e c'henoù ar c'hornad edo o vutuniñ.

"Fidamdoue !" emezañ, "aet eo foll an doktor, 'm eus aon !"

"Arabat deoc'h krediñ kement-se," a respontis. "Sonnoc'h eo e benn war e zivskoaz eget forzh pehini ac'hanomp. Klaoustre emañ o vont da glask tres eus Ben Gunn."

Pelloc'h e vo gouezet petra a c'hoarvezas gant ar medisin. Ni n'hor boa nemet gortoz dindan an heol berv a rae d'an traezh steredennañ ken gwazh ma teve deomp hon daoulagad. Dinerzhet e oan ha poazhet gant ar wrez hag heuget, ouzhpenn, gant ar gwel eus ar c'horfoù marv hag eus ar gwad a oa bet skuilhet. Huñvreal a ris e disheol ar c'hoadoù hag e kan al laboused a richane eno ken laouen. Hag ur c'hoant direizh a begas ennon da vont da aveliñ va fenn pell diouzh al lec'h milliget m'en em gaven. Hep gouzout da zen e leugnis va godelloù a wispid hag, o lammat dreist ar peulioù, ez is etremek ar c'hoad.

A-dra-sur, ur follentez e oa dilezel ar c'hael hep eveshaer ebet d'e ziwall, e-keit ha m'edo ar marc'heg ha Gray oc'h ober war-dro goulioù ar c'habiten. Hogen an tamall a save em askre ne c'hellas trec'hiñ war ar mennad a oa diwanet em spered. C'hoant am boa da gavout ar skaf en devoa Ben Gunn komzet din anezhañ. Ar soñj iskis-se hag a voe talvoudus deomp, evel ma vo gwelet pelloc'h, a ranken seveniñ en desped da bep tra.

Endra ma tiskennen a-dreuz ar c'hoad war-du ar mor, e c'hwezhas un aezhenn a freskaas ar broutac'h. Ur c'hras e oa bevañ e skeud ar gwez a dorre nerzh feuls an heol. Edon o klask ar Roc'h Wenn, al lec'h ma oa kuzhet bagig Ben Gunn. Etremek ar reter ec'h hastis va c'hammedoù ha, pa'm boe tizhet an aod, ec'h heuilhis an draezhenn. Gant aon da vezañ gwelet, e talc'his da gerzhout war vevenn ar c'hoad.

Ken diroufenn e oa ar mor hag ur melezour, hag an *Hispaniola*, bepred ouzh an eor, a droe e aros d'an douar. E-barzh ar vag, tost d'al lestr, ec'h anavezis, daoust d'ar pellder, Silver hag ar martolod boned ruz en devoa klasket tremen dreist hor peulioù.

E-pad pell amzer ec'h hedis an traezhennoù hag, a-greiz-holl, e c'hwezhas an avel o tegas d'e heul ur vuloc'henn dev savet war ar mor. Deuet e oa buan an noz, hogen en em gavet e oan gant ar Roc'h Wenn. Pell, a-dreñv va c'hein, e welen ar sked eus an tantad enaouet

gant al laeron-vor ha, dirazon, ur c'houlaouenn o luc'hañ en aros al lestr.

E-kichen ar Roc'h Wenn e oa ur gampoullenn strizh goloet gant krec'hin gevred hag enni e kavis bag Ben Gunn. Un doare korac'h e oa o tennañ da skafioù Bretoned an amzer gozh ha sebezet e voen ouzh e gavout ken skañv. Gant ur stern goad, goloet gant krec'hin gevred, e oa bet fardet. Pegañ a ris ennañ d'e gas d'ar mor, alvaonet o klask gouzout penaos e oa bet gouest da zougen un den e-kreiz e vrud.

Va mennozh am boa graet da dostaat ouzh al lestr ha da droc'hañ ar fun en dalc'he ouzh an eor evit ma'z aje da skeiñ war un draezhenn bennak. Kement-se a virje, da'm meno, ouzh ar forbanned trec'het ganeomp da vont diouzh an enez ha d'hon dilezel eno hep skoazell d'he c'huitaat.

*TRIVET PENNAD WARN-UGENT*

## E-KREIZ AN TRE

Gant va roeñv daoubennek e poagnis da vleinañ va c'horac'h, met direizh e oa ar skaf hag, e-lec'h mont war-eeun, ne rae nemet treiñ warnañ e-unan evel ur gornigell. Koulskoude e wellais d'e embreger ha, bep un tamm, e ris hent gantañ o vezañ ma oa deuet an dichal ha ma oa sachet, en doare-se, gant ar gasenn.

Ouzhpenn ma oa noz, ec'h en em gaven e-kreiz ul latarenn deñval ha tizh an dour am c'hase her war-du ar c'houeletenn. Ur ganaouenn hirvoudus a glevis o tont eus an aod, kanet gant ar forbanned a oa en em vodet en-dro d'o zantad a skede en noz dall.

En un taol-kont e voen e-tal al lestr, da vat o sachañ war fun an eor. En ur vont e-biou e tapis krog er fun ha, raktal, e tispakis va c'hontell d'he zroc'hañ. Hogen soñjal a ris e vije arvarus din ar pezh edon o vont da ober, rak stroñs ar gordenn war stenn a c'hellfe va c'has d'ar strad,

skaf hag all. Nec'het e oan ha nac'het em boa va mennozh pa zeuas ur fourrad avel da gas al lestr war-raok ha da laoskaat fun an eor. He zroc'hañ a ris war-bouez daou c'hor a chomas divoulc'h. Pa davas an avel e reudas ar fun a-nevez hag e rankis gortoz ur fourrad all a-barzh peurechuiñ va labour.

Neuze ez eas ar c'houeletenn gant lusk an tre war-du an ode a gase d'an donvor. Ar skaf, sachet gant he zizh, a redas d'hec'h heul, stok-ha-stok outi. War-bouez roeñvat gant nerzh e kasis ar skaf penn-da-benn he bourzhelloù betek dindan an aros. Trouz ha riot a oa e-barzh ar gambr hag ur voutailh c'houllo a voe stlapet er-maez dre ul lomber.

Edon o vec'hiañ da bellaat ar skaf diouzh ar c'houeletenn a gendalc'he d'e sachañ war he lerc'h pa'z eas va dorn da stekiñ ouzh ar gordenn a oa en istribilh ouzh an aros. Stardañ a ris warni va c'hrabanoù rak ur c'hoant divent a oa deuet din da welout petra a dremene e kambr al lestr. War-bouez va divrec'h e pignis betek al lambourzh hag, en ur par berr, e paras va daoulagad war un daolenn iskis.

Daou zen a oa eno oc'h en em gannañ, un dorn gant pep hini o stardañ gourlañchenn egile. O skeud a fiñve trellus dindan ur c'hleuzeur a vrañsigelle a-us d'o fenn. Diskennet em c'horac'h, e komprenis perak ne oa den oc'h evezhiañ ouzh al lestr. Anavezet em boa ar re en em

ganne : Samuel Hands a oa unan anezho hag egile martolod e voned ruz. Pa voe anat dezho e oa c'hoarvezet un dra dic'hortoz gant al lestr, ec'h ehanjont gant o fegad hag e savjont war ar pont.

Douget gant red ar gasenn bepred o kreskiñ, ec'h en em gave al lestr rag-eeun d'an tantad enaouet war an aod gant ar baotred o devoa dilestret. Tavet e oa ar re-mañ gant o gwerz hirvoudus hag e kanent d'an ampoent o c'hanaouenn voas :

*Pemzek martolod e oamp*
*War arc'h an hini marv...*

En un taol berr e voe hejet an *Hispaniola* gant un tarzh-mor e-lec'h ma kamme ar gasenn, distroet diouzh he red war-eeun gant ur beg-douar. Kerkent ec'h en em gavas ar skaf dispartiet diouti hag e welis he gwernioù teñval o pellaat e-kreiz an noz etremek an donvor.

Va skaf ivez a gerzhe war an tu-se, hogen gant nebeutoc'h a dizh, o vezañ ma edo war vevenn ar gasenn. Ankeniet-bras e oan o klask delc'her va c'horac'h kompez war an dour en desped d'ar gwagennoù deuet a-daol-trumm da ginnig e c'houelediñ. E-pad eurvezhioù e stourmis ouzh ar mor, met trec'het gant ar skuizhder hag an enkrez, e c'hourvezis e strad va bagig, o soñjal na weljen mui va mamm ha va bro. Moarvat ez aje ar c'horac'h d'en em vreviñ ouzh ar c'herreg a oa niverus er strizh-mor.

*PEVARVET PENNAD WARN-UGENT*

# VA C'HERZHADENN GANT AR SKAF

Diouzh ar mintin, pa zihunis, n'edon ket ouzhpenn pemp kant gourhed diouzh an douar. Un tevenn uhel-meurbet a vevenne an aod, gant ur renkennad melladoù kerreg disac'het diouti. Daoust ha ma seblante sioul ar mor, tarzhioù bras a zeue d'en em strinkañ outo gant trouz. War zarn eus ar c'herreg, e strolladoù a ziv pe deir dousennad, e oa loened re-bar da velc'hwed bras-divent hag a harzhe evel chas. Diwezhatoc'h e teuis da c'houzout e oant leoned-mor a zo loened dinoaz.

Ne oa ket eno al lec'h da zouarañ, ken her e sailhe an tarzhioù ouzh ar rec'hier ha ken doñjeret e oan gant ar gwel eus al loened iskis. Ret e oa din mont larkoc'h war-du ar mervent e-lec'h ma save, hervez ar gartenn, gwez glas ur c'hap anvet Beg-Douar ar C'hoadoù. Hogen, froudennek e oa ar c'horac'h hag e-lec'h chom kompez evel ma oa bet betek-henn, ez eas da dourtal dizoare ouzh ar gwagennoù kerkent ha ma pegis da roeñvat. An dour a

strinke neuze ennañ ouzh va glebiañ penn-kil-ha-troad. War-bouez diwall d'e lakaat da gosteziañ, e c'hellis skarzhañ an dour dioutañ gant va boned.

Koulskoude, a-nebeudoù, e-ser reiñ, bep ur mare, un taol roeñv en takadoù sioulañ eus ar mor, e tostaen ouzh Beg ar C'hoadoù. Mall am boa da zilestrañ rak ken tomm e oa deuet an heol da vezañ ma tideoden gant ar sec'hed ha ma soñjen hep ehan e freskadurezh skeud ar gwez. Met setu ma voen poulzet gant ar gasenn a heulie eno an aod en tu all d'ar beg-douar, daoust d'an trevell am boa lakaet da vont davetañ. War an tu-se d'an enez, un draezhenn gaer hag hir en em astenne etre an douar hag ar mor ha spi am boa da vont betek enni war-bouez mirout da zigompezañ va skaf.

A-gleiz din e oa un dachennad vor ec'hon o lufrañ dindan bannoù an heol hag ar sabatur a gouezhas warnon pa welis eno hor goueletenn o verdeiñ dindan daou fok hag ar c'houel vras. Dizale, e soñjis, e vin tapet ganti hag e rankin sevel war ar bourzh. Ar preder-se am strafuilhas un nebeud, met ar spi da gavout dour da evañ eus ar gib a oa e-kichen an dunetez a vihanaas va nec'h.

C'hwezet e oa gouelioù al lestr gant un avel flour a rae dezhañ kerzhout difrae, met a-greiz-holl e kouezhjònt en istribilh ouzh ar gwernioù, evel kollet ganto an nerzh o bounte. "Kollet eo o fenn gant ar baotred, pe mezv-dall e rankont bezañ," emezon ouzhin va-unan. "Ma vije bet ar

c'habiten Smollett war o zro, e vijent bet hejet gantañ." Al lestr a reas neuze un hanter tro warnañ e-unan hag e voe anat din na oa den peg er vaol.

Troet war-du ennon, lambourzh digor an aros a ziskoueze din ur c'hleuzeur war-enaou o vrañsigellat ouzh treustoù ar gambr. A-nevez, re-bar da dennoù kanol, e strakas ar gouelioù dindan c'hwezh an avel hag e kerzhas al lestr adarre, o pellaat diouzhin. Meur a wech e c'hoarvezas heñvel, o reiñ din da grediñ e oa bet dilezet an *Hispaniola* gant he martoloded. Diheñchet, hep mar, e chome krenn a-sav evit dilammat trumm evel ul loen pennfollet. Va mennozh a ris da glask an tu da sevel warni ha d'he daskoriñ d'he c'habiten. An diaesañ, avat, a oa he zizhout hag ec'h en em lakais da roeñvat kalonek daoust d'ar fru a zeue da'm dallañ ha d'an dour a ziruilhe e-barzh va skaf. Neuze e veze ret din skarzhañ an dour-se kuit, anez bezañ goueledet. Hogen ken hedro ha ken direizh e oa va c'horac'h ma kollen kalon ha ma soñjen na vijen morse gouest da seveniñ va mennad. E-ser kendelc'her da boaniañ, evelato, e c'hounezen tachenn ha n'edon mui nemet war-hed hanter-kant gourhed diouzh al lestr pa droas hemañ en un taol berr da zont en arbenn din. Ken bras e oa e dizh o faoutañ ar mor ma taole dioutañ, gant e veg a-raok, gwagennoù ken bras ha tuchennoù peuz uhel.

Ken dic'hortoz e oa an taol m'en em gavis, en ur par berr, dindan ar wern-valouin. Buan e pegis enni hag e

lammis warni a-c'haoliad a-raok ma stokas kouc'h ar c'houeletenn ouzh ar skaf. Un trouz damvouget a glevis a roas din da c'houzout e oa kollet ar c'horac'h da viken. Bremañ e oa dav din reuziñ war an *Hispaniola* pa ne oa nep tu da ober a-hend-all.



*PEMPVET PENNAD WARN-UGENT*

# DISKENN A RAN AR BANNIEL DU

Oc'h en em gavout adarre diouzh an tu ma c'hwezhe an avel, unan eus ar fokoù a sklakas evel un tenn hag, o reudañ gant ar fourrad avel, e tarbas dezhañ va skubañ er mor. Va holl nerzh a lakais da grapañ ouzh ar wern-valouin hag, oc'h en em ruzañ warni, e c'hellis tapañ ar pont. Ar c'houel vras, war stenn, a vire ouzhin da welout al lodenn a-dreñv eus ar c'houeletenn. Diouzh an tu-mañ e oa lous ar pont, taraset gant boteier leun a bri ar baotred war-lerc'h o distro eus ar geunioù. Ur voutailh c'houllo dic'houzouget a ruilhe du-mañ du-hont gant lusk an houl.

E-ser diwall da vezañ pilet gant bomm ar c'houel vras a yae hag a zeue, hep ehan, a-us d'ar pont, ez is e-biou d'he gwern. Pelloc'hik edo an daou zen o devoa bet kefridi da ziwall al lestr. Martolod e voned ruz, astennet a-stok e gein, a oa difiñv-kaer, e zent o tont er-maez a-zindan e vuzelloù hanter zigor. Bep gwech ma kosteze al lestr, e riskle eus an eil tu d'egile d'ar pont. Israel Hands, ar

c'harter-mestr, harp e gein gantañ ouzh ar farkaj, a riskle ivez a-nebeudoù war al leurenn, e zivrec'h astennet a bep tu dezhañ.

Stouet e oa e zremm disliv ha stok e chink ouzh e vruched ha doare en devoa da ziwaskañ poan griz. Gant bec'h e teuas a-benn adarre da gavout harp d'e gein ha d'en em lakaat kompez war e benn a-dreñv.

"Ne gerzh ket mat ar bed ganeoc'h, 'm eus aon, mestr Hands," emezon dezhañ. Ur glemmadenn a laoskas ha, bec'h gantañ o komz, e tistagas ar ger : "Gwin-ardant !". C'hoant am boe da drueziñ war e stad, met, o soñjal er pezh en devoa lavaret p'edon e barrikenn an avaloù, em boa euzh outañ hag e trois kein dezhañ.

Koulskoude ez is e diabarzh al lestr hag, er gambr, e kavis an traoù eilpennet a bep tu. Kement pezh-arrebeuri a oa bet brevet an nor warnañ, da glask ar gartenn moarvat. Saotret e oa ar solieroù gant pri ar boteier lous hag ar speurinier, gwenn hag alaouret kent, a oa mastaret gant daouarn digempenn. War an daol e oa ul levr medisinerezh, bet d'an doktor, digor ha roget deliennoù dioutañ evit tanañ ar c'hornadoù butun, da'm meno. El lec'hioù all e oa spontus an dizurzh ha ne gavis enno nemet boutailhoù goullo. Ur voutailhad hanter leun a win-ardant a ziskoachis, evelato, en ur c'horn bennak, hag e kemeris peadra da derriñ va naon : gwispid, fourmaj ha frouezh sec'h.

Pa voen distroet war ar pont, e lakais va fourveziOù e-kichen ar stur hag ez is da evañ va gwalc'h a zour eus ar gib. Neuze hepken e rois ar gwin-ardant da Israel Hands a lonkas anezhañ meur a c'houzougennad diouzhtu.

"A !" emezañ, "ur galon nevez a ra din ! Met, penaos an diaoul, Jim, ez out en em gavet amañ ?"

"Pignet on bet war ar bourzh," a respontis, "evit perc'hennañ ar c'houeletenn. Hiviziken, Hands, e vin amañ ar mestr ha foei d'ar c'habiten Silver ! Ha, betek diskouez deoc'h piv a c'hourc'hemenn amañ, ez an da ziskenn ar banniel du-se n'hon eus ezhomm ebet anezhañ. Gwell eo bezañ hep nikun eget mirout hemañ ha Doue da roy buhez hir d'hor roue !"

Kerkent e tiskennis ar banniel hag en taolis er mor.

Selloù dinerzh evel re ur c'hozhiad ha kintus koulskoude war un dro a daolas Hands ouzhin.

"Kabiten Hawkins," emezañ, "ne vi ket gouest da-unan da embreger al lestr. Gant an den-mañ a zo astennet marv a-stok e gein em boa savet ar gouelioù evit distreiñ d'al lec'h m'edomp kent. Hennezh, O'Brien e anv, hag ur c'hagn a Iwerzhonad anezhañ, a zo bremañ divuhez. Ma karez stelennañ din va gar gant ur mouchouer pe ur seizenn c'houzoug kozh ha reiñ da zebriñ ha da evañ, ez kuzuilhin da ren an *Hispaniola*."

"Arabat deoc'h krediñ, Israel Hands," a lavaris, "e tistroimp d'hol lec'h-eoriañ kozh. Me a fell din mont, en

tu all da veg-douar an hanternoz, da Bleg-Mor an Norzh, e-lec'h ma skoimp al lestr war an draezhenn."

"Evel ma kari, kabiten Hawkins," a asantas Hands. "C'hoariet em eus hag em eus kollet. An tu gounit a zo bremañ ganit."

Graet e voe ar marc'had ha, goude bezañ skoilhet ar stur, e tiskennis da gerc'hat ar pezh am boa ezhomm evit ober war-dro va c'havandad. Ur seizenn c'houzoug, kavet e-touez va dilhad, ha peadra da zebriñ, a zeuas ganin. Stelenniñ a ris morzhed Hands a oa enni un troc'h hir ha don.

P'en devoe evet ur banne gwin-ardant ha debret un tamm boued, e kreskas nerzh ar c'harter-mestr. Fraeshoc'h e komze, sonnoc'h e talc'he e gorf, met e selloù dre zindan a gaven gourvennek ha pilpous.

Evel ul labous e rede al lestr penn-da-benn da aodoù an enez. Ar gwel eus he douaroù a gemme dalc'hmat, o tiskouez din uhelennoù koadek stank ha tachennadoù traezhek gant plant krabosek ha berr. Laouen e oan tost d'ar gibad dour a c'hellen evañ diouti pa blije ganin. A-hend-all, aet e oa diouzhin ar morc'hed a oa peget ennon goude bezañ kuitaet ken dizoare ar c'hreñvlec'h, pa c'hellen bremañ en em fougeal da vezañ kavet an tu da adkemerout ar c'houeletenn. A-barzh pell e tremenjomp e-biou d'ar beg-douar uhelañ hag ec'h en em gavjomp e pleg-mor an Norzh.

*C'HWEC'HVET PENNAD WARN-UGENT*

# ISRAEL HANDS

Hervez hor c'hoant e c'hwezhe an avel, met, a-raok klask ur sko dereat d'hol lestr, e rankemp gortoz ken en dije tapet al lanv e varr uhelañ. Evit chom a-sav pa n'hor boa eor ebet, e voe ret diskenn ar gouelioù, ar pezh a ris o sentiñ ouzh alioù Hands.

Sioul, hon-daou, ec'h azezjomp da bredañ.

"Kabiten," eme Hands a-benn ur pennad, "petra a lavarfes ma vefe taolet korf O'Brien er mor ? N'eo ket em eus keuz da vezañ graet e stal da hennezh, met doñjer a ra din ha displijus e kavfen ober al labour."

"Din ne rafe seurt kement-se," a eilgeriis.

"Te hag a oar skrivañ ha lenn," a gendalc'has-eñ, "a lavaro din marteze petra e teu an den da vezañ war-lerc'h e varv."

"Evitañ da vezañ kollet e vuhez," emezon, "e kendalc'h e ene da vevañ. An dra-se a dlefec'h gouzout, da vihanañ, mestr Hands. Ha marteze emañ O'Brien o sellout ouzhomp d'an eur-mañ."

“Petra a dalvez neuze lazhañ tud ?” a c’houlennas ar c’harter-mestr. “Hogen ne grenan ket gant an nec’h rak an anaon.”

Kerkent o cheñch kaoz e lavaras :

“Mil gurun ! Gwall greñv e kavan ar gwin-ardant a ra din droug-penn. Az pez ’ta, Jim, ar vadelezh da vont da gerc’hat din, na petra ’ta, ur voutailhad win da zistanañ va c’hreiz.”

Souezhet e voen ouzh e glevout hag e soñjis e klaske un digarez evit va fellaat dioutañ. Ne grede ket sellout ouzhin ha neuz e zaoulagad a gaven pilpous ha ganas. Aon am boe e c’hoarije din un taol-yud bennak. Diseblant e chomis, evelato, hag e c’houlennis :

“Gwin ruz pe hini gwenn a c’hoantait evañ ?”

“Din ne vern,” emezañ, “gant ma vo nerzhus ha kalz anezhañ.”

Diouzhtu e tiskennis gant ar skeul en ur ober trouz. En traoñ e tiwiskis va botoù ha, ken dilu ha tra, e treuzis al lestr evit sevel en dunetez. Ac’hano e welis, hep bezañ gwelet va-unan, Hands o sevel eus al lec’h ma oa azezet hag o treuziñ ar pont da vont gant poan da dapañ ur mell kontell hir kuzhet gantañ dindan ur rollad kerdin. Souchañ a reas an arm dindan e chupenn hag e tistroas da azezañ ha da harpañ e gein ouzh ar farkaj.

Evel-se, emezon o prederiañ, en devoa graet ar muntrer kozh e vennozh d’en em zizober ac’hanon pa vije skoet

ar c'houeletenn war draezhenn an aod. Ac'hann di, moarvat, ne raje netra da noazout ouzhin, rak ezhomm en dije eus va skoazell da gas al labour-se da benn. Da c'houde, avat, e rankje en em stlejañ a-dreuz an enez betek e vignoned pe o gelver davetañ gant un tenn kanol.

Pa voen diskennet eus an dunetez, ec'h adwiskis va botoù hag e klaskis ur voutailhad win da gas ganin war ar pont. Eno he c'hinnigis da Hands a dorras he gouzoug dezhi hag a lonkas e walc'h diouti. O tennañ ur rollad butun eus e c'hodell e lavaras din :

"Jim, va mignon, troc'h din ur chik ac'hann. Me n'on ket gouest d'en ober, rak n'eus kontell ebet ganin ha zoken, ma vije bet, ne'm eus ket nerzh a-walc'h evit se."

"Mat !" emezon, "troc'hañ a rin deoc'h ur chik. Met peogwir ez oc'h klañv e tlefec'h lavarout ur bedenn."

"Ur bedenn, ha perak ?" a c'houlennas Hands, souezhet.

"Evit goulenn pardon ouzh Doue," a respontis. "Soñjit en torfedoù hoc'h eus graet a-hed ho puhez. Sellit ouzh an den hoc'h eus lamet e vuhez digantañ hag emañ c'hoazh e gorf war ar pont-mañ. Bremaik e klaskec'h gouzout petra e teu un den da vezañ war-lerc'h e varv. E ene, va c'hredit, a vez barnet gant Doue hervez an droug hag ar mad en devez bet graet war an douar."

"Ro peoc'h !" emezañ o troc'hañ din va frezegenn. "Chañsoù a bep seurt am eus gwelet o c'hoarvezout abaoe

ma verdean a-dreuz ar bed : gwallamzer, dienez, ar c'hontilli o sevel da lazhañ. Ne'm eus gwelet, avat, netra talvoudus o tont eus ar vadelezh. N'eus nemet ar re varv na c'hellont ket pegañ."

Kemmet e vouezh gantañ a-greiz-holl, e c'hour-c'hemennas groñs :

"Kabiten Hawkins, al lanv a zo en e varr, ha setu deuet ar mare da gas al lestr da skeiñ."

D'an ampoent edomp war-hed ul lev diouzh an douar, ha buan e voe anat din na oa ket aes tizhout al lec'h eoriañ. Un doare aber e oa gant un ode strizh da vont dezhañ. Me a gred, avat, e voen aketus hag evezhiek da heuliañ an alioù a roas din ar c'harter-mestr hag e oa hemañ ul loman dispar. Un dudi e oa gwelet penaos e kerzhe ar c'houeletenn er ganol enk, etre ar savennoù traezh.

"Diwall, paotr," a lavare Hands, "muioc'h war dribourzh ! Babourzh bremañ ! Dalc'h war-eeun !"

Ha kement-se dalc'hmat, ken ec'h en em gavjomp e-kreiz an aber. War ar ribl, a bep tu, e save gwez bras tost d'an dour. Dismantroù un teirgwern kozh, war-bouez nebeut diouzh an aod, a oa eno, bezhin hir outo. War ar pont e oa gwez bihan ha bleunioù a bep liv, gwriziennet mat er prenn pezhell. Abaoe pegeit edo al lestr brein el lec'h-se ? Den n'er gouie, met sklaer e voe deomp e oa an aber un takad eus ar c'hentañ da virout an *Hispaniola* diarvar.

“Setu aze ur c’horn dispar evit kas hol lestr da skeiñ,” eme Hands.

“Petra a vo da ober pa vo aet a-sko war an draezhenn ?” a c’houlennis.

“Te a gaso ganit ur fun d’an douar,” emezañ, “hag ur penn anezhi a lakai en-dro d’ur wezenn bin. Ar penn all a stagi ouzh ar gwindask ha pa vo deuet al lanv a-nevez, e sacho an holl ouzh ar gordenn hag e savo ar c’houeletenn en he sav. Met a-walc’h evel-se ! Laosk da zont d’an avel !”

Sentiñ a ris o vountañ ar vaol hag al lestr, o treiñ krenn, a gerzhas a-benn d’ar ribl. N’edon mui kement war evezh ouzh va c’havandad hag e oa troet va selloù ganin ouzh penn-a-raok an *Hispaniola* a dostae buan ouzh an douar. Hogen an enkrez, o pegañ ennon en un taol berr, a reas din sellout a-dreñv va c’hein. Hag e welis Hands o tont war-du ennon, e gontell gantañ en e zorn. Bep a skrijadenn a laoskjomp : va hini leun a spont hag a anken ; padal e hini a oa par da vlêjadenn un tarv oc’h en em deuler ouzh e enebour.

Raktal e tispegis diouzh ar vaol ha, da’m meno, setu ar pezh a voe kiriek ma ne voen ket lazhet. An dour o herzel ouzh ar stur a lakaas ar vaol da eeunañ ha skeiñ ouzh brusk ar c’harter-mestr. Amzer am boa da zilammat diouzh va c’horn-tro ha da vont betek ar wern vras. Etremek ennon e kerzhas ha me, o tispakañ va fistolennoù,

a sachas war bluenn unan anezho. Ar c'hi a zistignas, met mut e chomas va arm : leizh e oa an taner anezhi. Milligañ a ris va dievezhted da vezañ chomet hep lakaat va armoù e ratre vat da dennañ. Un esa all gant va eil pistolenn n'en dije ket talvezet muioc'h.

Daoust d'ar boan a rae dezhañ gouli e vorzhed, e oa dilu bale an hailhon. Bepred o lakaat ar wern etrezañ ha me, o treiñ en-dro dezhi pa veze dav, e c'hellis en em wareziñ diouzh laonenn e gontell. A-nebeudoù e teue nerzh-kalon din ha spi d'en em saveteiñ, rak gouest e oan da lakaat ar c'hoari da badout pell.

N'ouzon ket penaos e vije echu an abadenn divalav-se pa'z eas kein al lestr da stekiñ ouzh an draezhenn ha da rakañ warni. En ur par berr e kostezas kement ma savas an dour, evel un tarzh nerzhus, da c'holeiñ ul lodenn eus ar pont. Diskaret hon-daou, Hands ha me, e ruilhjomp mell-divell betek an aspled. Ken tost e oan da'm enebour ma'z eas va fenn da stekiñ ouzh unan eus e votoù. Dre eurvad e risklas korf O'Brien a-dreuz war ar c'harter-mestr, alvaonet ha sebezet.

Ken prim hag ul luc'hedenn, e lammis ouzh kerdin ar wern-volosk hag ec'h azezis war un delez. Hep koll amzer e lakais un taner nevez er bistolenn he devoa graet kazeg. Dienkrez diwar neuze e kargis va fistolenn all a voe ivez e ratre vat da dennañ.

Savet e oa Hands diwar ar pont hag, e gontell gantañ

*Hep gouzout din, koulz lavarout,*
*em boa laosket va daou denn…*



etre e zent, e krape war-du ennon gant ar soñj da'm zizhout.

"Ma rit ur gammed muioc'h," emezon dezhañ, "ez oc'h un den marv !"

Hag e tiskordis da c'hoarzhin ha da skrignal gant goap dirak ar bec'h a rae da sevel betek ennon.

"Selaou, Jim," emezañ, "n'emañ ket ar chañs a-du ganin, rak panevet d'ar pezh a zo o paouez c'hoarvezout, e vijen deuet a-benn eus va zaol. Anzav a ran ez out trec'h hag e kinnigan dit ober ar peoc'h etrezomp."

Ken lorc'hus hag ur c'hilhog e-touez ur vandennad yer, e kendalc'hen da ober goap anezhañ. Hogen, evel ur wareg stignet o vannañ ur bir, e stlapas ouzhin e gontell gant holl nerzh e vrec'h. Ur boan skrijus a dreuzas din va skoaz a voe staget ouzh ar wern gant al laonenn lemm. Hep gouzout din, koulz lavarout, em boa laosket va daou denn ha dispeget diouzh va fistolennoù. Ne gouezhjont ket o-unan, avat, rak an trubard ivez a yeas war e benn er mor.

houarn ruz. Diskenn a ris war ar pont eus al lec'h ma oan kludet. Hiviziken ne oa nemedon ha korf O'Brien war al lestr ha c'hoant a zeuas din d'en em zizober eus an hini marv. Boazet bremañ, da heul ar gwall zarvoudoù, da welout korfoù divuhez, e pegis ennañ hep euzh. E stlapañ a ris er mor ken aes ha ma'm bije graet d'ur sac'had brenn. D'ar goueled e tiskennas e-kichen Hands endra ma chome e voned ruz war an dour.

Deuet e oa an tre hag ar c'houeletenn a gosteze muioc'h-mui. Arvarus e vije bet he leuskel gant he goueliού ouzh ar gwernioù ha setu ma tiskennis an daou fok. Diaesoc'h e voe din dont a-benn eus ar c'houel vras. He bom a oa risklet a-us d'an dour hag un troatad pe zaou anezhi a soube e-barzh. Ar c'herdin he dalc'he ouzh ar wern a droc'his hag e kouezhas d'an traoñ oc'h ober, war an dour, evel ur mell c'hwezigell.

Edo neuze an heol o vont da guzhat a-dreñv ar gwez. Skeud ar re-mañ hag e vannoù en em astenne betek al lestr hag an avel a oa en em lakaet da c'hwezhañ, yenik a-walc'h. War-goust ur fun en istribilh ouzh ar splet ec'h en em laoskis da risklañ en dour a dape din betek bandenn va bragoù.

Tizhout a ris buan ar c'hoad hag e klaskis an hent d'ar c'hreñvlec'h. Mall am boa d'en em gavout eno da gontañ, fouge ennon, da'm c'havandidi am boa dilezet, ar chañsoù c'hoarvezet ganin. Hep mar e vijen gourdrouzet ganto,

met ar c'heloù a zegasen dezho em boa kemeret al lestr a vije ar respont a-bouez d'o zamalloù.

Deuet e oa an noz ha goude bezañ treuzet ur stêrig bas an dour enni, e kavis ur pikern a anvemp al Lunedenn-Hirwel. Tremen a ris e-biou dezhañ hag, er pellder war an tu kleiz, e welis ar sked a daole ur goc'had tan. Ben Gunn, da'm soñj, eo a oa oc'h aozañ e goan. Met penaos e krede enaouiñ ur seurt tantad pa c'helle bezañ gwelet gant Silver hag e dud ? Teñvalaat a rae an noz ha diaezamant am boa o kerzhout a-dreuz ar strouezh, ar brouskoadoù ha, zoken, an takadoù dizolo. Hastañ a raen da vale hag, a-wechoù, da redek ha, dalc'hmat o strebotiñ, e kouezhen war an douar digompez. A-greiz-holl e sklaeraas an deñvalijenn ; edo al loar oc'h en em ziskouez hag o parañ a-dreñv kribenn al Lunedenn-Hirwel.

N'edon mui pell diouzh ar c'hreñvlec'h p'en em gavis e-kreiz un digoadenn sklêrijennet ur penn anezhi gant al loar. Neuze e spurmantis, a-dreuz gwez bevenn ar c'hoad, ur gouloù ruz a seblantas din bezañ sked un tantad. Eus ar c'hreñvlec'h eo e teue, ar pezh am souezhas kalz, rak urzh ar c'habiten Smollett a oa arboell ar c'heuneud tan. Raktal e voen war evezh hag e tiwallis da ober trouz o vale. O krediñ e oa un enebour o tostaat, tud ar c'hreñvlec'h o dije gallet tennañ warnon.

Goustadik ez is etremek ar c'hael-peulioù ha, ken skañv hag ur c'hazh, e lammis dreistañ. E-ser tostaat ouzh dor

an ti, e klevis roc'hadennoù kreñv a roe din da c'houzout edo an dud o kousket. Anat e oa na oa gedour ebet o tiwall hag e soñjis na vije ket bet diaes da Silver ha d'e baotred o lazhañ holl en ur par berr. "Setu ar pezh eo kaout ur c'habiten gloazet !" emezon ouzhin va-unan, "n'emañ ket an den paour e-tailh da c'hourc'hemenn." Un trouz all a zeuas betek va divskouarn, evel hini ul labous o pigosat un tamm koad.

Mont a ris tre en ti, teñval-sac'h an diabarzh anezhañ. Graet em boa va mennozh da vont da c'hourvez em lec'h boas, hep dihuniñ den. Antronoz e vije skodêget an holl ouzh va c'havout en o c'hichen. Va zroad a stokas ouzh gar ur c'housker a laoskas ur c'hrognadenn.

Kerkent e tarzhas ur c'hri skiltrus a anevezis diouzhtu evit bezañ mouezh ar c'habiten Flint, peroked Silver. Eñ eo am boa klevet kentoc'h o skeiñ gant e veg war un tamm rusk bennak. "Pezh a eizh ! Pezh a eizh ! Pezh a eizh !" a c'harme al labous kozh o lakaat firbouch da sevel her e-touez ar gouskerien.

Skodêget ha spontet war un dro, e klaskis tec'hout kuit, met ne'm boe ket amzer da vont larkoc'h. Stekiñ a ris ouzh un den a oa savet en un taol berr a-dreñv va c'hein, padal e oan liammet gant divrec'h unan all am starde outañ gant nerzh.

"Piv a zo aze ?" a hopas Silver, gant ul le-douet. "Dick ! degas gouloù deomp !"

War e c’her ez eas Dick er-maez da gerc’hat un etev d’an tantad hag e voen anavezet gant an dorfedourien.



*EIZHVET PENNAD WARN-UGENT*

# E-DALC'H HON ENEBOURIEN

Sklaeraet gant an etev o skediñ, e welis dremmoù ar forbanned sebezet-holl o sellout ouzhin. C'hwec'h a chome anezho, rak marv e oa ar re all. Ruz e oa ar pennoù gant ar rom o devoa lonket, nemet unan hepken, gwall-livet ha stelennet abaoe nebeut. Hennezh, moarvat, a oa ar martolod hor boa gloazet da bred an arsailh bras.

Evel-se er c'hreñvlec'h edont ha ganto hon holl bourvezioù, ar bara, ar c'hig-sall, betek zoken ar varilhad rom. Ar pezh am glac'haras ar muiañ a voe n'o devoa ket a brizonidi. Ha lazhet e oa bet ganto va mignoned ? Anat e voe din kement-se hag, ankeniet-holl ha fallgalonet, em boe keuz bras d'o bezañ dilezet e-lec'h bezañ chomet da stourm ha da vervel ganto.

Silver a oa azezet war ar varilhad rom, e beroked gantañ war e skoaz. Dougen a rae bepred an dilhad kran a oa gantañ an deiz ma teuas d'hor c'havout d'ar c'hreñvlec'h. Met mastaret e oant ha roget gant drez ha spern ar c'hoadoù. Distronket ha treutaet e kavis e zremm hag evel prederiet e spered.

"Ac'hanta !" emezañ. "Setu Jim Hawkins, deuet eo da ober ur weladenn deomp. Seven-tre eo kement-se eus da berzh, va faotr, ha plijadur a rez deomp."

Tevel a reas da leuniañ e gorn-butun hag e c'houlennas un etev d'e danañ. O treiñ ouzh e baotred e lavaras :

"Azezit, m'ho ped, rak n'eo ket ret deoc'h chom en ho sav dirak an aotrou Hawkins. Ho tigareziñ a ray, me 'oar."

Hag e kendalc'has evel-henn goude bezañ sachet war e gorn :

"Evel-se ez out deuet, Jim ! Abaoe ma'z anavezan, ec'h ouzon mat ez out ur paotr fin, met batet on gant da zonedigezh en hon touez. A-viskoazh ec'h eus plijet din o tegas din da soñj eus ar paotr dilu ez on bet pa oan divac'hagn. Va c'hoant a oa ober ur gwaz ac'hanout hag un denjentil ken dellezek ha ni da gaout e lod eus an teñzor."

Harpet va c'hein ganin ouzh ar voger, e sellen gant hardizhegezh ouzh Silver, daoust d'an enkrez a veuze va c'halon.

"Selaou bremañ va ali," eme Silver. "N'out ket mui evit distreiñ davet da vignoned kozh. Ar c'habiten Smollett a zo ur martolod eus ar c'hentañ, en anzav a ran, met gwall strizh war an urzh vat. Hag an doktor Livesey en deus lavaret din e-unan n'eus nep fiziañs da gaout ennout ha ned out nemet ul lakepod dic'hrad ha didalvez. Setu ma ne vi ket degemeret gant an dud-se hag e ranki pe

chom da-unan, ar pezh a gavi gwall zigavandenn, pe dont a-du gant ar c'habiten Silver."

Betek neuze, eta, ec'h en em ziskoueze an traoù bezañ war o zu mat. Bev e oa va mignoned hag, hep poan, e kredis o devoa kasoni ouzhin.

"N'eo ket ret din degas dit da soñj emaout etre hon daouarn," a gendalc'has an torfedour kozh, "ha reiñ dit da c'houzout ec'h eus amzer evit ober da zibab. Ya ! amzer a roomp dit kement ha ma kari ha kement-se seul vui ma rez kavandenn deomp, ar pezh ne zisplij ket din."

Ur gourdrouz a varv a santen en e gomzoù evito da seblantout seder hag hegarat.

"Ha respont a dlean neuze ?" a c'houlennis. "A-raok disklêriañ deoc'h va soñj, me a gred em eus ar gwir da c'houzout pep doare, petra a rit amañ ha pelec'h emañ va mignoned."

"Gouzout an doareoù ha petra a reomp amañ, pa n'ouzomp ket hon-unan !" eme unan eus ar baotred.

"Serr da skudell, te !" a c'hourc'hemennas Silver, garv e vouezh. "Ne'c'h eus nemet tevel pa n'eo ket dit da gomz !"

Habaskaet dezhañ e lavaras :

"Selaou, Jim, dec'h vintin abred e teuas an doktor, ur banniel gwenn en e zorn, da ober ur weladenn deomp : 'Trubardet oc'h bet,' emezañ, 'aet eo kuit al lestr'. N'hor boa taolet evezh ebet betek neuze, rak ur banne hor boa

evet ha kanet ur ganaouenn d'e gas d'an traoñ. Ha pa selljomp ouzh ar mor, n'edo mui al lestr warnañ. Boulc'hurun ! ma'z pije gwelet neuze ar gerseenn o devoe an arzioded-mañ !

Ur marc'had a voe kinniget din gant an doktor. Ali e voemp buan hon-daou diwar e benn ha setu penaos e laoskas ganeomp ar c'hreñvlec'h ha kement tra a zo e-barzh, da lavarout eo ar bara, ar c'hig-sall, ar rom hag ar c'heuneud-tan o devoa kement a boan da zastum ha da verniañ.

Fellout a reas din gouzout pet den edont c'hoazh hag e tisklêrias din na chome anezho nemet tri gwaz divac'hagn hag unan gloazet. Ne voe nep anv ac'hanout er marc'had hag, evit gwir, pa gomzis diwar da benn, e lavaras an doktor na oa ket nec'het ganit, ken didalvez ha ma'z out, emezañ, hag e c'helljes mont gant an diaoul. Setu holl ar pezh am boa da lavarout dit."

"Ma rankan ober va dibab," emezon, deuet nerzh-kalon din, "setu amañ ar pezh a glevoc'h ganin : Kollet hoc'h eus al lestr ha kollet an teñzor. Me, eus barrikenn an avaloù, eo an hini a glevas an taol trubard ho poa ijinet, c'hwi, John, Dick Johnson ha Hands a zo bremañ e strad ar mor, hag er c'hontas da bennoù ar c'houeletenn. Me eo a droc'has kordenn an eor, a gemeras al lestr hag a lazhas ar re a oa war e bourzh. Me ivez a gasas an *Hispaniola* da guzhat d'ul lec'h na gavoc'h biken. N'ho toujan ket

muioc'h eget ur c'hwibuenn ha va lazhañ a c'helloc'h pa garoc'h. Hogen diwallit da ober an torfed, rak, pa vezoc'h barnet evel preizherien-vor, ho po ezhomm eus un test a-bouez d'ho tisammañ dirak al lez-varn. Ne vern ket deoc'h bezañ unan muioc'h pe nebeutoc'h marteze, met ho pezit soñj da espern an hini a vo gouest d'ho saveteiñ pa vo meneg d'ho lakaat ouzh ar post-kroug !"

Tevel a ris ha gant daoulagad dispont e sellis ouzh an hailhoned alvaonet ha sebezet. Simudet e oant ha den, da gentañ, ne dintas grik. Morgan, avat, ne zaleas ket da zilammat war-zu ennon gant e gontell.

"Ha setu amañ evitañ !" a c'harmas-eñ kounnaret. "Jim eo en doa anavezet Ki-Du !"

"War da giz ha buan !" a grias Silver, "pe da lêr a zamanto ! Petra out, Morgan ? Nemet ur martolod. Me eo ar c'habiten amañ ha den ne ray an disterañ droug d'ar paotr-se hep ma vefe kastizet ganin ! Daoust ha ma'z eo gwir en deus Jim c'hoariet troioù-kamm ouzhimp, azalek an nozvezh ma læras kartenn Billy Bones."

Kilañ a reas Morgan, met ar re all, droug enno, a c'hrognas :

"Pehini ac'hanoc'h, aotrouned," a c'houlennas Silver, "en deus c'hoant da ober un abadenn c'hoari kontell ganin ? Ra zeuy an neb a garo ma vo dizoloet e stripoù dezhañ ! Ne fell ket din e vefe graet nep droug ouzh ar paotr-mañ ha, daoust ma ne'm eus nemet ur c'har, ne'm

eus aon rak hini ebet ac'hanoc'h. Me eo, e c'houzout a rit, ar gwellañ hag an dispontañ eus ar re a zo amañ."

"Ar wirionez zo gant Tom Morgan," eme unan eus ar wazed. "E-pad pell a-walc'h hon eus gouzañvet heskinerezh ar c'habiten Smollett evit kaout ar gwir da vezañ didrabas dindanout, John Silver."

"Dilennet on bet da gabiten ganeoc'h," eme Silver, "hag ouzhin e sentoc'h pe e vo gwelet !"

En em vodet e oa ar baotred er penn pellañ d'an ti hag ac'hano o c'hlevjomp o kuzulikat a vouezh izel. Unan anezho a lavaras :

"Va digarezit, kabiten, met ne gavomp ket e rit hervez ar reolenn a oa bet degemeret ganeomp holl. Rak-se ez eomp er-maez da zelc'her kuzul evit divizout diwar-benn ar pezh hon eus da ober."

Kerkent e savjont hag e kuitajont an ti.

"Selaou, Jim Hawkins," a anzavas Silver, teñval e zremm, "emaout war-nes bezañ lazhet hag, ar pezh a zo gwashoc'h, merzheriet ganto. Da zifenn a rin, avat, kement ha ma c'hellin. Va diskarañ diouzh va c'harg a gabiten eo a fell dezho, met da skoazellañ a rin, m'en tou dit.

Pa welis e oa steuziet al lestr e voe anat din e oa kollet an teñzor ganeomp ha va soñj abaoe a zo en em virout diouzh ar groug. Hiziv emaon krenn a-du gant ar marc'heg Trelawney."

Sebezet e oan gant komzoù al laer-mor hag ankeniet

*NAVET PENNAD WARN-UGENT*

# E-LEC'H MA WELAN AR MERK DU EVIT AN EIL GWECH

Padout a reas kuzuliadeg al laeron-vor ur pennadig. Un den a zeuas d'an ti da c'houlenn hor flambezenn rak er-maez ne welent ket sklaer a-walc'h evit ar pezh o devoa da ober. Gant hor gouloù e tistroas davet e gavandidi.

"Emañ ar barrad o tont warnomp," eme Silver.

Dre un darzhell e sellis er-maez hag e welis ar baotred bodet etre an ti hag ar c'hael-peulioù. Peuzdevet e oa an tantad hag ouzh sklêrijenn hor flambezenn, un den, ur gontell en e zorn, a oa stouet war ul levr.

A-barzh pell e teujont a-nevez d'an ti hag e saludjont o c'habiten, evel m'o devoa graet a-raok mont da guzulikat. N'ouzon ket m'er graent dre fent pe dre zoujañs. War evezh ha douetik e neuz, unan anezho, poan gantañ o lakaat e eil droad dirak egile, a gerzhas war-du Silver.

"Tosta hep aon," eme hemañ, "n'emañ ket ar c'hiz ganin da drubardiñ ur c'hannad !"

Ar c'hannad-se, oc'h hardishaat, a astennas un tamm paper da John.

"Ac'hanta !" emezañ, "ar merk du, paotred ! Edon war-c'hed anezhañ. Hag evit se hoc'h eus troc'het ur bajenn eus ar Bibl ? Piv eo an arziod en deus roget ar Bibl ?"

"Ha setu !" eme Vorgan. "Lavaret em boa deoc'h na oa ket un dra da ober ha na dennimp netra vat alese."

"Krouget e vezoc'h holl !" a gendalc'has Silver. "Da biv eo ar Bibl-se ?"

"Da Zick," a voe respontet dezhañ.

"Neuze e c'hell Dick lavarout e bedennoù," eme Silver. "E lod chañs en deus bet war an douar, met adalek hiziv n'en deus mui netra da c'hortoz."

"Kaozioù goullo a-walc'h evel-se !" a droc'has Jord Merry, ur mell frailhenneg, melen e groc'hen. "Na goll ket da amzer o vatouilhat ha sell ouzh ar pezh a zo skrivet a-dreñv ar merk du !"

Silver a sellas ouzh tu gin an tamm paper ha, war un ton goapaus, a lavaras :

"Dizornet ([23]). Ya, dizornet, setu ar pezh a lennan hag a zo skrivet kaer evel gant skritur moul. Va gour-c'hemennoù a ginnigan dit evit da ampartiz, Jord Merry. Ne vefen ket souezhet ez pije graet da vennozh da vezañ kabiten em lec'h."

---

([23]) Torret eus e garg, digarget.

“Diskenn diwar da varilh,” eme Verry, “da gemerout da lec’h en hon touez evit ar guzuliadeg hon eus da zelc’her.”

“Goustadik, Jord Merry,” a respontas Silver. “Anavezout a ran hor reolennoù ha betek-henn ez on c’hoazh ho kabiten, ken ho po diskarget ho tamalloù ha va laosket da respont dezho. Da c’hortoz ne dalvez ket ho merk du muioc’h eget ludu ur c’horn-butun ! Ha da c’houde e vo gwelet.”

“O !” a eilgerias Jord. “Ali omp holl war ar pezh divizet. Hon taolet ac’h eus er vouilhenn abaoe ma’z omp en em gavet en enez-mañ.”

“Ma karjec’h bezañ sentet ouzhin oc’h ober diouzh va mennad,” a zirollas Silver, “e vijemp bet hiziv, gant an teñzor, war al lestr. Ar pezh a ginnigen evit kas an taol da vat ne voe ket selaouet, ha piv a zo kiriek d’ar fazi-se nemet Hands, Anderson ha te da-unan, George Merry !”

N’en devoa ket komzet an eontr John en aner, e welout a ris diouzhtu diouzh doare e wazed.

“Perak,” a c’houlennas Merry, “ac’h eus laosket Trelawney hag e dud da vont kuit ? Amañ edont evel en un trap hag aes e vije bet deomp dont a-benn anezho. Perak ivez bezañ difennet ouzhomp tennañ warno p’edont o kuitaat al lec’h-mañ ?”

“Holl e oac’h a-du,” a darzhas Silver, “e vijemp en em glevet ganto hag aspedet on bet ganeoc’h da ober an

emglev-se. Bremañ hoc'h eus peadra da zebriñ pa'z eo chomet ganeomp o fourvezioù. Ha piv a zeu bremañ war ho tro, te, John, gant da benn faoutet ha te, Jord Merry, a zo dinerzhet gant an derzhienn velen, ma n'eo ket an doktor. A-drugarez dezhañ em eus saveteet ho puhez deoc'h ho-taou."

"Met perak ivez," eme Verry adarre, "e tifennez ar paotr-mañ ?"

Ac'hanon-me e oa meneg ha Silver, brouezet ken gwazh ha biskoazh, a grias a-bouez-penn :

"Genaoueien a zo ac'hanoc'h ! Ha ne ouezit ket e talvezo deomp da c'houestl ! E talvezo deomp da eskemmañ ouzh hor buhez lakaet en arvar dre ho fazi. Bremañ eo deomp soñjal en dra-se ha n'eo ket pa vimp ouzh ar groug ! Gouzout a rit moarvat emañ eil lestr Trelawney o verdeiñ etremek an enez-mañ hag ec'h en em gavo amañ a-barzh pell !

Tanfoeltr ! Aet on skuizh ganeoc'h hag e roan deoc'h an dilez eus va c'harg. Klaskit, ma'z eus, unan gwelloc'h egedon da gemerout va lec'h."

Holl a-gevret, trec'het gant helavarded Silver, e c'harmjont en ur vouezh :

"Silver, Silver eo hon den ! Bevet ar c'habiten Silver !"

Deuet e oa an trec'h gant an eontr John hag eñ, gant fae, a stlapas war an douar ar gartenn am boa diskoachet kent a-douez an traoù a oa en arc'h ostizad kozh ostaleri

an Amiral Benbow. Ma oan abafet o klask kompren penaos en devoa asantet an doktor dispegañ diouzh ar gartenn, e oa skodêgetoc'h c'hoazh al laeron-vor. Gant fouge e sellent outi, kement a fouge enno ha ma vije bet an teñzor etre o daouarn.

"Mat !" eme George Merry, "met penaos kas an teñzor ganeomp ac'hann ?"

"Dre da zievezhted hag hini Hands," a hopas Silver, "eo bet kollet va goueletenn, ha me am eus kavet an teñzor deoc'h. Arabat dit ober goap ac'hanon, George Merry, rak da ziskarañ a rafen hep an disterañ keuz. Ne'c'h eus ket muioc'h a spered eget ur skrilh-oaled !"

Hag e kendalc'has oc'h astenn din ar merk du.

"Sell ! Jim," emezañ. "Setu amañ un draig dister hag a c'helli mirout."

Kemerout a ris ar paper a oa bet duet gant glaou diouzh un tu. War an tu all e lennis ar c'homzoù-mañ eus ar Skritur Sakr : «E teñvalijenn an diavaez emañ ar re villiget hag ar vuntrerien».

Evel-se ec'h echuas an devezh trubuilhus-se ha goude bezañ evet bep a vanne rom, e c'hourvezjomp da gousket. Gant an droukrañs en devoa Silver outañ, e rankas George Merry chom da ober gward, gant ar gourdrouz e vije bet lazhet hep truez ma ne raje ket mat e zlead.

Pell e voen a-barzh en em reiñ da gousket rak prederioù strafuilhus a zeue da dreuziñ va spered. Soñjal a raen en

den em boa lazhet e-kerzh an endervezh, en arvar m'edon ennañ hag en abadenn a c'hoarie Silver o klask, diouzh un tu, diazezañ e veli war e genseurted ha, diouzh an tu all, o poaniañ da saveteiñ e groc'hen.

Roc'hat a rae ha, daoust d'an euzh am boa outañ, e truezen war ar stad reuzeudik er bounte war-du ar post-kroug.



*TREGONTVET PENNAD*

# VA GER A ROAN DA CHOM DA BRIZONIAD

Mintin mat e voen dihunet pe, gentoc'h, e voemp dihunet holl, rak ar geder, moredet harp ouzh unan eus peulioù an nor, a zivorfilas a-daol-trumm. Ur vouezh sklintin, o tregerniñ, a c'halve en tu all d'ar peulioù. "Ohe !" emezi, "amañ emañ an doktor a zo o tont war-dro e glañvourien."

Raktal e voe an holl war-sav ha, mezhekaet e goueled va c'halon gant ar soñj d'en em gavout dirak an aotrou Livesey, ez is da sellout a-dreuz un darzhell. John Silver, harpet ouzh e vazh-loaek e-tal an ti, a c'harmas laouen : "Demat, doktor ! Ur gweladenner yaouank hon eus amañ hag a vo plijet-bras ouzh ho kwelout !"

"Jim Hawkins, moarvat," eme an doktor. "Hogen, va labour da gentañ, a-raok ar blijadur da gomz gantañ."

"George Merry," a c'hourc'hemennas Silver, "ro dorn d'an doktor da dremen dreist ar peulioù !"

Nebeut goude edo ar medisin en ti hag ur sin hegarat a

reas din gant e benn. Diouzhtu ec'h en em lakaas da ober war-dro e glañvourien. P'en devoe sellet ouzh penn an hini gloazet, e lavaras :

"Gwelloc'h ez a da da glopenn, va den, met ur penn ken kalet hag an houarn a rankez kaout war da zivskoaz, evit bezañ bet gouest da dalout ouzh an tenn-se ! Fiziañs am eus da'z pareañ hag, evel-se, da'z telc'her bev d'hor roue, Doue d'en miro, ha d'ar bourev az lakay ouzh ar groug."

Ne blijas ket kalz ar fentigell d'ar baotred, met an doktor, hep teuler van, a c'houlennas ouzh George Merry hag-eñ en devoa evet al louzoù a oa bet aozet evitañ hag a oa gwall c'hwerv. "Ya, lonket eo bet gantañ," a lavaras Morgan, "daoust pegen fall e oa."

"Ne wella ket dit buan, George Merry," eme an doktor. "Spegus eo terzhienn ar geunioù hag aketus e ranki bezañ da ober implij eus al louzeier a roan urzh dit da gemerout."

O teuler evezh war Dick, e lavaras : "Te, ivez, a zo o vont da gaout an derzhienn, e lenn a ran war da zremm. Ne dalvez deoc'h netra aer ar geunioù ha n'ouzon ket penaos n'en deus ket merzet Silver ur seurt tra kentoc'h."

Komzet en devoa dinec'h, evel ma vije bet o reiñ e alioù da glañvourien dinoaz ha n'eo ket torfedourien gouest d'e lazhañ. P'en devoe ingalet e louzeier etre ar re glañv : "Setu a-walc'h evit hiziv," emezañ. "Ha komz a c'hellan bremañ gant Jim Hawkins ?"

"Ket !" eme, o sakreal, George Merry a oa, e-tal an nor, oc'h evañ un evaj louzaouet e-ser tufañ bep ur mare.

"Peoc'h !" a c'hourdrouzas Silver, "an doktor en devo un diviz gant ar c'hrennard. A-raok, avat, Jim Hawkins, e ranki touiñ din na glaski ket tapañ hed da c'har evit tec'hout diouzhomp. Daoust ma n'out ket a ouenn uhel, Jim, ez kemeran evit un denjentil ha fiziañs am eus ennout."

Reiñ a ris va ger da chom hep en em ripañ kuit.

"Bremañ, doktor, e c'hellit mont," a lavaras Silver, "ha pa vezoc'h en tu all d'ar c'hael, e kasin deoc'h ar paotr yaouank hag e c'helloc'h komz ho-taou, unan a bep tu d'ar peulioù. Demat ha kenavo, aotrou, ha grit, m'ho ped, va gourc'hemennoù d'ar marc'heg ha d'ar c'habiten."

A-vec'h kuitaet an ti gant an doktor, e savas ur razailh spontus. An holl a damallas da Silver edo ouzh o zouellañ, e klaske o zrubardiñ ha na oa ket nec'het gant e gavandidi, gant ma teuje a-benn d'en em zistrobañ e-unan. Anvioù a bep seurt, dismegañsus-kenañ, a reas outo, e-ser en em zifenn eus ar pezh a rebeched dezhañ hag edo oc'h ober e gwirionez, a reas dezho tevel. Gwir eo e oa c'hoazh bras o doujañs abaoe tabut an derc'hent.

Diskouez a reas Silver ar gartenn d'ar c'hrozmolerien ha dichek e lavaras : "Ar pezh a ran a zo evit touellañ an doktor rak, pa garimp, e torrimp an emglev hag e raimp o stal d'ar marc'heg ha d'e re."

Didrouzañ a reas d'an dabuterien, mezhekaet gant komzoù badaouus an eontr John, hogen diskredik bepred. Urzh a roas neuze dezho da enaouiñ an tan evit aozañ lein hag ez is gantañ betek ar c'hael-peulioù. "Goustadik," emezañ din, "arabat diskouez dezho ez eus mall warnomp, rak, ken buan e tilammfent da sailhañ warnomp."

Pa voemp tost a-walc'h d'ar peulioù : "Doktor !" eme Silver. "Dalc'hit kont eus an dra-mañ, m'ho ped. Me eo am eus saveteet e vuhez d'ar paotr-mañ hag en abeg da se ez on bet dizornet ganto eus va c'harg. Ouzhpenn hini ar paotr emañ ivez va buhez en arvar, hag ur gomz vat eus ho perzh a rofe din nerzh-kalon."

Pell diouzh e genseurted e oa Silver un den all. Kollet en devoa e glipenn ha gweñvet e oa e zremm, evel m'en dije dilezet pep spi.

"Asa, John," eme an doktor, "n'hoc'h eus ket aon, emichañs ?"

"Ne'm eus bet morse nec'h rak den," a respontas Silver, "met evit anzav ar wirionez, e krenan da vezañ lakaet ouzh ar groug. M'ho ped, eta, da gaout soñj eus ar vad am bo graet, evel m'ho po, hep mar, eus va vilonioù en ho keñver. Bremañ ho laoskan gant Jim ha setu c'hoazh un dra a gousto ker din marteze hag ho pedan da zelc'her kont anezhañ."

Pellaat a reas diouzhomp hag ez eas da azezañ war ur

c'hef gwezenn e-ser c'hwitellat ha teuler evezh ouzhomp hag an drubarded reuzeudik a oa oc'h aozañ lein.

"Evel-se, Jim," eme an doktor gant tristidigezh, "setu e pe stad emaout. Ma vije bet yac'h ar c'habiten, ne'z pije ket kredet e zilezel, ar pezh a zo bet divalav ha digalon eus da berzh."

An daeroù a c'hlebias va daoulagad hag e lavaris, ankeniet-holl : "Aotrou, espernit ho tamalloù rak leun-barr eo va c'halon gant ar c'heuz hag ar glac'har. Dianaoudek ha dievezh on bet ha panevet da Silver e vijen bet lazhet ganto. E riskl koll va buhez on bepred ha, ma vez ret, e varvin dispont, hogen aon am eus da vezañ merzheriet a-raok."

"Setu un dra na c'hellin gouzañv, Jim," a druezas an doktor. "Lamm dreist ar c'hael, en an' Doue, hag e redimp ac'hann ken prim ha div c'had !"

"Ne c'hellan ket ober ur seurt tra," emezon, "roet em eus va ger da Silver."

"Gouzout a ouzon," a estlammas an doktor, "met n'omp ket evit da zilezel. Lamm, Jim, ha skaromp trumm ha foei d'ar ger ac'h eus roet en desped dit !"

"Doktor," a respontis, "Silver en deus bet fiziañs ennon ha ne vin ket trubard da'm ger. Na c'hwi nag ar marc'heg nag ar c'habiten ne rafec'h ar pezh a c'houlennit ouzhin. Hogen, e ken kaz e vefen lazhet, e tleit gouzout em eus kaset al lestr da Bleg-Mor an Hanternoz e-lec'h ma vo

aes deoc'h e gavout. Dre chañs ha daoust d'an arvar a oa d'en ober, em eus kavet an tu d'e gaout."

"Al lestr ?" a c'houlennas an doktor, sebezet, hag e tanevellis dezhañ e berr gomzoù ar chañsoù a oa en em gavet ganin.

"Pebezh planedenn eo da hini, Jim !" emezañ. "Lakaet out bet war hon hent dre vadelezh Doue, da saveteiñ deomp hor buhez. Te eo a glevas, eus barrikenn an avaloù, an irienn a oa bet ijinet evit hol lazhañ. Te, ivez, eo a gavas Ben Gunn, ar c'haerañ taol chañs en em gavas morse ganit hag en em gavo biken. Ha pa'z eus anv ganin eus Ben Gunn, e rankan komz ouzh Silver."

"Silver !" a youc'has-eñ. "Tostait, m'ho ped !"

Deredek a reas hor c'heginer kozh da glevout ar medisin o lavarout dezhañ :

"Na hastit ket re da glask an teñzor."

"Mat !" eme Silver. "Met n'eus nemet en doare-se e c'hellin espern va buhez hag hini ar paotr-mañ. Perak, aotrou, hoc'h eus kuitaet ar c'hreñvlec'h ha roet din ar gartenn ?"

"N'on ket evit e ziskuliañ deoc'h," a respontas an doktor, "rak ur sekred eo na'm eus ket ar gwir da vrudañ."

"Aotrou," a aspedas Silver, "roit din da vihanañ un tammig spi da vezañ skoazellet ganeoc'h pa savo ar bec'h warnon e Bro-Saoz."

"John Silver," a zistagas an doktor, "ne vezoc'h ket

dilezet ganin pa gouezho ar gwalleur war ho chouk. Grataat a ran ho tifenn gredus dirak al lez-varn, kuit a falstesteni, evel-just.”

“Bennozh deoc’h, aotrou,” a lavaras Silver. “Komz a rit evel m’he dije graet va mamm hec’h-unan. Ho trugarekaat a ran eus a greiz va c’halon !”

“Un ali c’hoazh, Silver,” a gendalc’has an doktor. “Dalc’hit tost da Jim ha, pa darzho ar bec’h, hor galvit d’ho skorañ hag e teredimp kerkent.”

Va dorn a stardas din a-dreuz ur skoach a oa etre daou beul ha prim e steuzias e-touez gwez ar c’hoad.



*UNANVET PENNAD HA TREGONT*

# O KLASK AN TEÑZOR : AR MERK EN DEVOA FLINT EVIT E GAVOUT

"Ma'm eus saveteet dit da vuhez," eme Silver din, "te ac'h eus saveteet din va hini. Gwelet em eus an doktor oc'h ober sin dit da skarañ kuit ha te o nac'h mont da heul. Enor dit, Jim, rak den out da'z ker ! Dizale e klasko ar baotred kaout penn eus an teñzor hag e vo ret deomp bezañ war ziskred outo. Dalc'h tost din pa n'ouzomp ket petra a dle c'hoarvezout, hag e vo aesoc'h deomp en em zifenn gwelloc'h a se."

Un den a zeuas da gemenn deomp e oa darev merenn. Mont a rejomp war-du an tantad ma oa poazhet warnañ ar c'hig-sall. Ur mell tantad a oa hennezh, bras ha feuls a-walc'h da rostañ un ejen en e bezh. War-hed un nebeut-mat a gammedoù e rankjomp chom dioutañ, rak e wrez hon deve. War an traezh ec'h azezjomp da zebriñ hag e veizis e oa bet fritet ouzhpenn teir gwech re a gig. Unan eus ar baotred, ur c'hoarzh diskiant war e zremm, a stlapas

en tan ar pezh a chomas en hon dilerc'h eus ar meuz. Silver ne lavaras grik da gavout abeg ennañ, na kennebeut ar re all. Mantret e oan gant dievezhded ar foraner hag e gavandidi n'o devoa ken bevañs nemet ar pourvezioù a oa bet laosket ganto p'o devoa kuitaet va mignoned ar c'hreñvlec'h.

"Chañs hoc'h eus," eme Silver, "da gaout un den eveldon e penn ar jeu. Bet em eus an disaouzan a glasken a-drugarez d'ar paotr-mañ. Ur gouestl mat eo hemañ deomp ha setu perak ne fell ket din e goll. Ereet e vo ganin hag e talc'hin peg er gordenn, kuit dezhañ da dec'hout diouzhomp. Pa vo diskoachet an teñzor ganeomp, e klaskimp al lestr da vont gantañ ac'hann. Evit gwir n'ouzon ket e pelec'h emañ, met kavet e vo rak bagoù hon eus. Ha pa vimp en donvor, gant ar pinvidigezhioù e strad hor goueletenn, e tleo an aotrou Hawkins displegañ deomp e abegoù, a-raok kaout e lod, daoust pegen talvoudus ez eo bet deomp."

N'eo ket souezhus edo ar baotred en imor vat endra ma tebren soñjoù teñval. M'en em gavje an traoù evel ma lavare Silver, hep mar e kavje gwelloc'h an aour hag ar frankiz eget ar bromesa da vezañ diwallet diouzh ar groug. Bezañ trubard ur wech ouzhpenn ne raje dezhañ nemet nemeur a dra, hag un troad a zalc'he e pep kostezenn. A-hend-all ne oan ket evit kompren pe zigarez o devoa bet va mignoned da zilezel ar c'hreñvlec'h ha, dreist-holl,

da reiñ ar gartenn da Silver. Perak, ivez, e tleemp bezañ war evezh, hemañ ha me, pa vije kavet an teñzor ? Ha penaos e vijemp evit talout ouzh pemp gwaz kreñv hag e-kreiz o brud, ni un den mac'hagnet hag ur c'hrennard dister ?

Gant poan eo e lonkis va lein ha nebeut goude ez is da heul ar strollad prest an holl anezho da vont da zizouarañ pinvidigezhioù ar c'habiten Flint. Un arvest iskis a vije bet hor gwelout o vont d'an aod, an holl nemedon armet evel evit ar brezel. Silver, o tougen e beroked war e skoaz, a oa gantañ div fuzuilh, div bistolenn hag ur mell kontell en e c'houriz. Ereet e oan dre va dargreiz gant ur gordennig a zalc'he va eontr John ar penn anezhi en e zorn pe, a-wechoù, etre e zent. Renet e oan gantañ evel ur c'hi pe un aneval doñv bennak. Martolod e benn faoutet a oa ivez ganeomp, daoust ha ma vije bet gwelloc'h dezhañ chom en ti da ziskuizhañ. Darn a zouge palioù ha langedêoù a oa an traoù kentañ o devoa kemeret preder da zilestrañ eus an *Hispaniola*. Darn all a oa ganto gwispid, kig-sall ha rom evit hor merenn. Panevet d'ar bevañs o devoa laosket va mignoned ganto, emezon ouzhin va-unan, n'o dije bet da chom bev nemet dour da evañ hag ar pezh o dije tapet o chaseal da zebriñ. Hag an dud a vor a vez figus war an dour sklaer hag alies fall da dennañ, hep kontañ e oa aet bihan poultr ar re-mañ.

An div vag a gavjomp war an aod, divalav a-walc'h o

stad. Nep preder n'o devoa kemeret ar baotred outo pa vezent da vat oc'h en em vezviñ. Unan anezho he devoa ur skaon dorret hag, ouzhpenn, e oa leun a bri. Lakaet e voent war an dour hag e kerzhjomp war ar bae. Diviz a voe diwar-benn ar gartenn hag ar groaz ruz a verke al lec'h m'en em gave an teñzor. Re vras e oa, hervez darn, evit diskouez resis an takad a oa da doullañ. War ar gartenn e c'helled lenn : «Gwezenn vras e-harz al Lunedenn-Hirwel, biz-norzh, norzh-kard-biz ; Enez ar Relegenn, reter-gevred, reter izel, dek troatad».

Treuziñ a rejomp ar bae betek an eil stêrig a zegase he dour d'ar mor. Gwez bras-divent a save war an uhelenn, unan anezho daou-ugent pe hanter-kant troatad a-us d'ar re all. Pep hini eus ar baotred, o krediñ e oa an hini vat, en devoa graet e zibab en o zouez. Silver, avat, o alie da c'hortoz ken na vijemp aet betek enno. War-zinaou edo ar c'hoad betek ar mor ha dourek ar vevenn anezhañ. Pelloc'h e oa kaer-dispar ar vro gant ar bodennadoù banal bleuñvet ha frondus he goloe. Bleunioù all dudius o liv ha c'hwezh-vat ganto en em ziskoueze a bep tu. Skañv ha distan e oa an aezhenn a c'hwezhe eno ouzh hol lakaat da ankouaat gwrez pounner an heol. Evit mont d'an uhelenn hor boa da dizhout e rankemp sevel gant ur grec'hienn veinek ha serzh. Endra ma krape ar baotred gant an tor-se e-ser garmiñ ha kanañ, ec'h heulien ar strollad da ziwezhañ gant Silver. Eñ a oa peg bepred e

penn ar gordenn am eree ha dalc'hmat e tleen reiñ skoazell dezhañ da virout outañ da barvachat gant ar vein a ruilhe dindan e votez.

War an tu kleiz, a-greiz-holl, e tregernas ur c'hri leun a spont hag a euzh. An den en devoa e laosket a c'halve hep ehan da vont davetañ. Dilammat a reas an holl hag e kavjont, dirak o daoulagad sebezet, relegenn un den marv pell a oa. Ur grenienn a strafuilh a dreuzas kalon pep hini eus al laeron-vor.

"Ur martolod e oa hennezh," eme George Merry. "E zilhad a oa graet gant mezher heñvel ouzh an hini a implijomp d'en em wiskañ."

"N'edos ket war-c'hed da gaout un eskob amañ, moarvat," a reas Silver gant fent. "En ur stumm iskis, avat, eo bet astennet ar c'horf marv, e zivrec'h gantañ a-dreñv e benn, evel ma vez gant un den o vont da splujañ en dour. D'an neb en deus e c'hoarvezet amañ, e tlee ar c'helan ([24]) bezañ un arouez evit kaout disaouzan d'e heñchañ da adkavout un dra guzh. Ac'hann e weler beg lemm enezennig ar Relegenn, lemm evel un dant, hag ar c'horf a zo bet lakaet war an hevelep linenn gantañ gant skoazell an nadoz-vor. Gwelit hoc'h-unan, mar karit !"

Ober a rejont evel m'o alie Silver hag e kavjont e verke ar benveg : reter-gevred, reter izel.

---

([24]) Korf marv.

“Hemañ,” eme John Silver adarre, “a oa un den bras, askornek-hir ha blev melen dezhañ. Degas a ra koun din eus Allardyce.”

“Allardyce,” eme Vorgan o sevel e vouezh, “soñj am eus anezhañ. Arc’hant a dlee din ha va c’hontell am boa prestet dezhañ !”

“Souezhus eo,” a lavaras George Merry, a furche e-touez an eskern. “Ne gavan kontell na boest-vutun ebet. N’int ket aet gant al laboused, koulskoude, na gant Flint kennebeut, emichañs !”

“Tanfoeltr !” a sakreas Silver, “ma vije bet Flint bev, e vije tomm d’hol lêr. C’hwec’h emaomp amañ ha c’hwec’h a oa gantañ hag o lazhet en deus holl.”

“E welet am eus divuhez,” eme Vorgan, “gant va daoulagad va-unan. Billy en devoa digoret din an nor hag e gavout a ris astennet war e wele hag oc’h alteriñ. Goulenn a rae rom da evañ hag e kane : *Pemzek e oamp war arc’h an hini marv…* Ha setu ma varvas goude hep anaoudegezh.”

“Ya ! marv eo,” a lavaras an hini a oa stelennet e benn, “marv ha douaret. Ha ma teufe ur spes bennak d’hon nec’hiñ, e vefe hini Flint hep mar ebet, rak ur gwallfinvez en deus bet.”

“Peoc’h gant ar gaoz-se !” a droc’has Silver. “N’eo ket war an deiz, da vihanañ, e vefe gwelet. Ha bremañ lakaomp hor preder da glask ar pezhioù aour !”

Kerzhout a rejomp a-nevez, met ken strafuilhet e oa bet ar baotred gant o c'havadenn ma chomjont bodet en ur strollad da gomz a vouezh izel. Ar soñj eus Flint o enkreze hag a waske o spered.



*DAOUVET PENNAD HA TREGONT*

## O KLASK AN TEÑZOR : UR VOUEZH O TONT EUS AR GWEZ

Goude bezañ savet gant ar grec'hienn ha pa voemp en em gavet war an uhelenn, e rajomp un diskuizh. Ezhomm o devoa an holl da ober un ehan war-lerc'h ar fromadenn o devoa bet hag ar bec'h a lakajont da bignat d'an nec'h.

Ec'hon e oa an uhelenn, kosteziet un nebeud diouzh tu ar c'hornôg, hag ac'hano e welemp dirazomp Beg-Douar ar C'hoadoù, er penn uhelañ d'an enez. War an dorn kleiz edo Enezennig ar Relegenn hag al lec'h ma oa eoriet al lestr. Er reter deomp ec'h en em lede ar mor, divent ha glas, nep lestr na bag warnañ. Un enez kollet ha dizarempred e oa hon hini, e gwirionez, na gleved enni nemet safar ar mor o stekiñ ouzh kerreg hec'h aodoù. A-dreñv hor c'hein edo al Lunedenn-Hirwel, beget uhel gant he fikern lemm ha warni un nebeud gwez bras strewet du-mañ ha du-hont. An tor anezhi a oa toullet gant islonkoù don e-touez ar reier.

Gant e nadoz-vor e stagas Silver da ober enklaskoù.

Ur predig a dremenas hag e voe klevet o lavarout : “Setu-ni war al linenn war-eeun gant penn pellañ Enezennig ar Relegenn. Ne vo bremañ nemet ur c’hoari diskoachañ ar voujedenn. A-raok mont d’he diguzhañ, e kredan e tlefemp debriñ un dra bennak.”

“Ar soñj eus Flint en deus troc’het din an naon !” a c’hrozmolas Morgan.

“Na’z pez ket aon !” eme Silver. “Marv eo ha marv mat ha n’eo ket eñ a zeuy ken d’hon heskinañ !”

“Na divalav e oa gant e zremm vouk !” eme un trede eus ar baotred.

“Ya, aet e oa mouk gant ar rom en devoa lonket !” a hiboudas George Merry.

Abaoe m’o devoa kavet ar relegenn, ne gredent komz nemet a vouezh izel. Ken enkrezet e oant ma kuzulikent goustadik kenetrezo. Anat e oa edont c’hoazh dindan samm o c’horfad aon.

A-greiz-holl e tregernas ur c’han eus beg ar gwez bras a oa dirazomp :

*Pemzek martolod e oamp war arc’h an hini marv*
*Pemzek bleiz, pemzek martolod*
*O c’houlenn rom da evañ.*

Sebezet-mik ha spouronet e voe an holl hailhoned en ur par berr. Alvaonet ha glas gant ar spont, e klaske pep hini lenn e daoulagad skoelfet an holl. Darn a oa dilammet da begañ er re a oa an tostañ dezho.

"Flint eo, boulc'hurun !" eme Verry, hanter vouget e vouezh.

En un taol berr e oa tavet ar c'han, evel ma vije bet deuet un dorn da stankañ genoù ar c'haner. Nerzh-kalon a zeuas da Silver hag e zivjod a gemeras un tamm liv.

"Mignoned," emezañ, "deraouiñ fall a ra an traoù. Hogen n'eo ket ur spes a zo deuet, en eur-mañ eus an deiz. Ne anavezan ket ar vouezh, met sur on ez eo kig ha kroc'hen eveldomp an hini a zo o trevezañ al laboused er gwez."

Diênkrezet ha kennerzhet e oa ar baotred gant ar c'homzoù-se pa glevjomp adarre an hevelep kan. Ar wech-mañ e oa pellaet ar vouezh hag e teue goustatoc'h betek ennomp. Daoust da se e tassone an heklev anezhi ouzh briennoù uhel al Lunedenn-Hirwel. "Darby Mac Grow !" a c'harmas ar vouezh. "Darby Mac Grow ! Darby Mac Grow ! Rom din, Darby Mac Grow !"

Ken gwazh hag an hini gentañ e voe ar spontadenn nevez a gouezhas war al laeron-vor.

"Piv nemedomp," a c'houlennas Silver, "a oar piv e oa Darby Mac Grow ?"

"Deomp ac'hann !" a c'harmas Morgan, stravaget.

"Ar re-se eo a voe e gomzoù diwezhañ," eme George Merry.

Kavet en devoa Dick e Vibl hag e pede kalonek. Ur paotr mat e oa bet hennezh gwechall a-raok ma oa bet

touellet gant e gavandidi. Silver, daoust ha ma strake e zent en e c'henoù, ne anzave ket bezañ trec'het.

"Mignoned," emezañ, "deuet on amañ da glask penn eus an teñzor ha den, na pa vefe an diaoul e-unan, ne viro ouzhin da seveniñ va mennad. Morse ne'm eus bet aon rak Flint pa oa bev, ha bremañ, pa'z eo marv, ne ray ket din kilañ. Seizh kant mil lur a zo war-hed ur c'hardlev ac'hann. Pe da vare ez eus bet gwelet paotred eveldomp o treiñ kein da gement a binvidigezh, dre giriegezh ur mezvier daonet mouk e zremm gant ar rom ?"

Hogen digalon ha sioul e chome ar baotred.

"Serr da c'henoù, John !" eme Verry. "Arabat din gwallgomz eus un den tremenet."

Ar re all a vije tec'het kuit m'o dije kredet, met an aon o dalc'he bodet en-dro da Silver, evel ma vije gouest d'o gwareziñ. Hemañ, o trec'hiñ war e gorfad aon, a lavaras :

"N'eo ket sklaer ar gudenn-mañ. Piv ac'hanoc'h a c'hell lavarout en deus ene un den marv ur skeud ? Un heklev, koulskoude, a zo bet. Petra eo an heklev-se ? Me a garfe e c'houzout, rak n'emañ ket kement hervez an natur."

Nebeut a bouez a gavis da gomzoù Silver, met degemeret e voent aes gant spered kredik George Merry.

"Gwir eo," eme hemañ, "ha dre eurvad ec'h eus ur penn yac'h war da zivskoaz, John ! Touellet omp bet rak, pa soñjan mat, heñvel e oa ar vouezh-se ouzh hini Flint.

Ne oa ket ken skiltr, marteze, ha, gouest a-walc'h, e c'hellfe bezañ hini…"

"Tanfoeltr ! Ben Gunn !" a c'harmas Silver.

"Hag eñ e oa," eme Vorgan. "Ya, Ben Gunn e oa !"

"Ne ra ket an dra-se kement-se a ziforc'h, n'eo ket gwir ?" a c'houlennas Dick. "Ben Gunn n'emañ ket amañ kig ha kroc'hen muioc'h eget Flint."

"Ha piv a zo nec'het gant Ben Gunn ?" a droc'has Merry. "Bev pe varv, n'eus den prederiet gantañ."

Iskis e oa gwelout penaos e voa aet an nec'h diwar o zro. Dizale ec'h en em lakajont da fistilhat e-ser selaou en-dro dezho. Diwezhatoc'h, o vezañ na glevjont netra, e sammjont o binviji hag e krogjont da gerzhout a-nevez. Merry a oa er penn a-raok, gant kompas Silver, evit e zelc'her war al linenn gant enezennig ar Relegenn.

Gwir en devoa lavaret Merry : den ne oa nec'het gant Ben Gunn. Dick hepken, o telc'her e Vibl, a selle aonik en-dro dezhañ. Nep hini, avat, ne daole evezh outañ, ha Silver en em lakaas d'e c'hoapaat.

"Lavaret em eus dit," emezañ, "na dalvez da Vibl netra. Pa ne c'heller mui touiñ warnañ. Penaos e kredez ez eo bepred talvoudus ouzh ar spesoù ?"

Ne voe ket dinec'het Dick gant ar c'homzoù-se. Anat e voe din ne oa ket yac'h, ha n'eo ket gwellaat dezhañ a reas ar spontadenn en devoa bet, hag an heol berv a skuilhe warnomp e wrez. An derzhienn er gede, hervez an doktor

Livesey, a oa o kouezhañ warnañ, hep mar.

A-barzh pell ec'h en em gavjomp war an uhelenn a oa dinaou ganti diouzh tu ar c'huzh-heol evel ma'm eus lavaret. He zreuziñ a rejomp evit tizhout tor al Lunedenn-Hirwel. Eno e save, uhel d'an nec'h, teir mell gwezenn-bin o fennoù lorc'hus. Unan anezho daou c'hant troatad hirder dezhi d'an nebeutañ, a oa ruz-tan he zreujenn hag a dlee bezañ gwelet a-bell diouzh ar mor. Hounnezh, hep mar, hervez soñj al laeron-vor, a verke al lec'h ma oa bet douaret an teñzor.

Endra ma tostaemp outi e oa peget ar birvilh hag ar mall en hailhoned. Terzhienn an aour a oa warno hag e tifreent gant an hast da berc'hennañ ar seizh kant mil lur-se a drelate o spered. Emzalc'h Silver e-unan ne oa mui ar pezh edo kent. Sachadennoù taer a rae war ar gordenn ma oan staget ganti ha taolioù-lagad ganas a daole warnon. Moarvat en devoa ankouaet ar bromesa a reas d'an doktor hag e vage ar mennad da gemerout an *Hispaniola* dre heg ha da dec'hout ganti gant an teñzor, goude bezañ lazhet an dud onest a oa c'hoazh en enez. Strafuilhet e oan o soñjal e fallagriezh Silver e-ser poaniañ da vont da heul an hailhevoded. Strebotiñ a raen dalc'hmat ha, neuze, Silver, o jilgammat gant e vazh-loaek, a sache her war va c'hordenn gant selloù didrugar ha drouk. War hol lerc'h e teue Dick, o tibunañ pedennoù hag o sakreal, hanter drevariet e benn gant an derzhienn.

“War-raok ! paotred !” a c’harmas Merry, hag holl ec’h en em lakajont da redek.

Pelloc’hik e chomjont a-sav, sebezet-mik, ha p’en em gavjomp war al lec’h, en o c’hichen, e voen va-unan ken souezhet hag int. Un toull ledan ha don a bare dirak hon daoulagad, e gostezioù disac’het betek ar goueled anezhañ a oa goloet a c’heot. Troad hanter dorret ur bigell a oa ennañ hag ur c’hased kozh a c’helled lenn warnañ *Walrus*, a oa anv lestr Flint.

Kavet e oa bet an teñzor gant unan bennak ha sammet kuit gantañ diouzh ar guzhiadenn.



*TRIVET PENNAD HA TREGONT*

## DISKAR MESTR AL LAERON-VOR

Dirak an toull goullo e oa kouezhet an alvaon hag ar sabatur war ar strollad hailhoned. Ur gerseenn galet a lennen war zremm Silver a oa nijet kuit e spi da lakaat e graban war an teñzor. Buan, avat, ec'h adkavas e nerzh-kalon hag, a-raok m'o devoe amzer da zisaouzanañ, e oa graet e vennozh gantañ d'en em zistrobañ diouzh an enkadenn.

E-lec'h chom en o zouez, e reas din mont d'e heul hag e lakaas an toull etrezomp hag int. "Kemer an dra-mañ," emezañ din oc'h astenn din ur bistolenn a zaou denn. Warnon e taolas ur sell a oa doare gantañ da reiñ din da c'houzout e oamp tapet evel razhed en ur stoker. E-keit ha ma soñjen eveltañ e reas din ur mousc'hoarzh karadek. Heuget e voen gant ar pilpouz a oa anezhañ hag e lavaris dezhañ :

"Evel-se hoc'h eus adarre cheñchet kostezenn ?"

N'en devoe ket amzer da respont rak lammet e oa ar

baotred en toull e-lec'h m'en em lakajont da ziskrabañ an douar gant o daouarn.

Morgan a gavas ur pezh aour hag, o touiñ ken gwazh hag un diaoul, en diskouezas d'e genseurted. E-pad ur munut e tremenas eus an eil dorn d'egile.

"Ur pezhig aour !" a c'harmas Merry dirollet. "Setu aze da seizh kant mil lur, Silver ! Gouzout a rez ober ur marc'had, neketa ? Te eo an hini na fazi morse war e daol, penn-koad a zo ac'hanout !"

"Toullit, paotred," a c'hoapaas Silver. "Ne vefen ket souezhet e kavfec'h kolor (25)."

"Kolor ?" eme Verry, kounnaret. "Kolor ? Ha klevet hoc'h eus, mignoned ? Hep mar e ouie kement tra ; skrivet eo war e zremm !"

"A ! Merry !" a daolas Silver dezhañ, "mennout a rez bepred bezañ kabiten ?"

Hogen, ar wech-mañ, edo an holl a-du gant Merry. Sevel a rejont eus an toull ; ha, dre eurvad evidomp, war ar ribl enep d'hon hini. En em zastumet e oant dirazomp, en tu all d'an toull, padal e chome Silver diflach-kaer, harpet war e vazh-loaek. Dispont e selle outo o tiskouez dezho e oa un den kadarn e gwirionez.

Merry, neuze, a gavas mat lavarout ur gomz bennak d'e gavandidi :

---

(25) Keler, kraoñ-douar.

“Mignoned,” emezañ, “emaint aze o-daou, an hini mac’hagnet en deus graet deomp dont betek amañ hag en deus hon trubardet, hag ar mic’hieg a garfen kaout e groc’hen. Bremañ, va zud…” ha, koulz dre gomz ha dre sin, e roas da gompren e venne tennañ warnomp.

Hogen tri zenn, o tont eus ar strouezh, a strakas d’an ampoent, dao, dao, dao ! ha Merry a gouezhas en toull war e benn. Ar martolod penn stelennet, o treiñ warnañ e-unan evel ur gornigell, a gouezhas a-stok e gorf war e gostez, skoet gant un taol marvel. An tri all a droas kein deomp hag a redas kuit pep hini diouzh e du. Raktal e tiskargas Silver e ziv bistolenn war Verry e goueled e doull, e-ser teuler dezhañ : “Setu-ni kuites bremañ, George !”

Kerkent ec’h en em gavas an doktor. Gray ha Ben Gunn gant o fuzuilhoù a oa c’hoazh o tivogediñ.

“War-raok !” a c’hourc’hemennas an doktor, “redomp ar buanañ ma c’hellimp ! Ha troc’hañ dezho an hent d’ar bagoù !”

Tizh ruz ganeomp, e sailhjomp diouzhtu a-dreuz ar strouezh a dape deomp betek hor brusk. Silver a rae gwellañ ma c’helle evit chom ganeomp ha kement e strive evit hon heuliañ ma oa darev da ziflakañ p’en em gavjomp e traoñ ar grec’hienn.

“Doktor,” emezañ, “n’hon eus mui nep abeg da hastañ.”

Ac’hano, e gwirionez, e welemp an dec’hidi o skarañ

war-du ar menezig a anvemp ar Wern-Volosk. Edomp etrezo, eta, hag ar bagoù, ha setu ma rejomp un ehan, endra ma sec'he Silver ur c'hwezenn a zivere stank diouzh e dal.

"Bennozh deoc'h, doktor," a lavaras-eñ, "deuet oc'h bet eeun d'ar mare mat d'hor saveteiñ, Jim ha me !" Hag e kendalc'has : "Evel-se, te eo a zo amañ, Ben Gunn ? Un tamm brav a loen a zo ac'hanout, hep mar."

"Ya, me eo Ben Gunn !" a respontas annezad an enez, e-ser en em darlaskat kement e oa diaezet gant ar gwel eus an eontr John. Ur pennadig e chomas dilavar, ha neuze e c'houlennas : "Penaos ez a ar bed ganeoc'h, Aotrou Silver ? Mat-tre hag ho trugarekaat a ran, neketa ?"

"Ben ! Ben !" a c'hrozmolas Silver. "Te eo a zo kiriek din da vezañ koll !"

An doktor a gasas Gray da gerc'hat unan eus ar pigelloù a oa chomet war-lerc'h an dec'hidi. E-keit ha ma tiskennemp eus an uhelenn, e kontas deomp dre ar munud kement tra a oa c'hoarvezet. Gant evezh e selaouas Silver an istor-se a roe dezhañ da c'houzout e oa Gunn, ar paourkaezh arziod, an hini a sammas gantañ an teñzor. E-ser kantreal a-hed hag a-dreuz an enez, en devoa kavet ar c'horf marv ha diskoachet kuzhiadenn ar c'hàbiten Flint. Eñ ivez en devoa dizouaret an teñzor, troad e venveg eo a oa bet dilezet gantañ e goueled an toull. War e gein e tougas, gant kalz poan, an aour a oa en toull, adalek ar

wezenn-bin betek ar vougev a oa war dachenn an daou bikern. Eno edo ar pinvidigezhioù, abaoe daou viz a-raok m'en em gavas an *Hispaniola* a-wel d'an enez.

Anzavet en devoa Ben Gunn e sekred ouzh an doktor e-kerzh an endervezh war-lerc'h an arsailh a reas warnomp al laeron-vor. Antronoz, p'en devoa meizet e oa steuziet al lestr war ar mor, ez eas an aotrou Livesey da gavout Silver evit reiñ dezhañ ar gartenn, didalvez hiviziken. Leuskel a reas gantañ ar pourvezioù, rak e-lec'h ma rae Ben Gunn e annez e vire hemañ e-leizh a gig gavr sall. E berr gomzoù, kement tra dalvoudus a laoskas gant Silver hag e dud, evit kavout an tu da guitaat salv ar c'hreñvlec'h evit en em dennañ war an uhel, pell diouzh an derzhienn ha kavout tu, evel-se, da virout an teñzor.

"Evit ar pezh a sell ouzhoc'h, Jim," emezañ, "em eus graet en desped din, met evit mad ar re a oa chomet feal d'o dlead. Ha ma ne oac'h ket eus ar re-mañ, piv a zo kiriek ?"

An deiz-se, mintin mat, o soñjal pegen grevus e c'hellje bezañ din ar gerseenn o dije al laeron-vor o welout e oa nijet kuit an teñzor, e reas e vennozh da zont da'm gwareziñ gant Gray ha Ben Gunn. Laosket en devoa ar marc'heg er vougev da ziwall ar c'habiten gloazet. Gant e zaou gavandad e oa e soñj treuziñ an enez a-veskell evit tostaat ouzh ar wezenn-bin vras. Dizale e welas e oamp en em gavet araozañ war al lec'h hag, o vezañ ma oa Ben

Gunn ur paotr skañv ha ouesk, en devoa roet gourc'hemenn dezhañ da hastañ da gerzhout evit ma raje gwellañ ma c'hellje. Neuze e teuas ar soñj da Ven da ober e vad eus brizhkredennoù an hailhevoded, ha ken mat e kasas an traoù da benn m'o devoe amzer an doktor ha Gray da vezañ darev da sailhañ pa zegouezhas ar forbanned war ribl an toull.

"Chañs am eus bet da gaout Jim ganin !" eme Silver. "Paneve 'zo, doktor, ho pije laosket diskarañ an eontr John, hep an disterañ keuz, moarvat !"

"Hep an disterañ keuz, a-dra-sur," a lavaras an aotrou Livesey, gant ur mousc'hoarzh war e zremm.

A-benn neuze e oamp en em gavet e-kichen ar bagoù. Gant ar bigell e freuzas an doktor unan anezho. Pignat a rejomp holl e-barzh eben ha Silver, daoust dezhañ da vezañ skuizh-marv, a gemeras ur roeñv evel ar re all. A-barzh pell e redjomp war ur mor kompez-kenañ hag e tremenjomp ur mulgul. War-dro peder lev hor boa da ober a-barzh tizhout Pleg-Mor an Norzh e-lec'h ma'm boa kaset an *Hispaniola* da skeiñ war an draezhenn. En ur vont e-biou da duchenn an daou bikern, e verzjomp ur gedour harpet war e fuzuilh. Ar marc'heg eo a oa hag, oc'h hejañ dezhañ hor mouchoueroù, e laoskjomp bep a youc'hadenn laouen ha Silver a reas eveldomp. Ul lev hanter pelloc'h, e Pleg-Mor an Norzh, e kavjomp hol lestr o redek du-mañ, du-hont, hervez froudenn an avel. Lakaet

e oa bet war-neuñv gant al lanv hag ur burzhud e oa na oa ket bet kaset d'an donvor pe aet da vreviñ war ar c'herreg. Nebeut a zroug a oa c'hoarvezet gant al lestr, war-bouez e c'houel vras a oa roget ha dispennet. Staget e voe ouzh un eor nevez a laoskjomp da gouezhañ er strad war-hed ur goured hanter.

Gray en devoe kefridi da ziwall an *Hispaniola* e-keit ha ma'z aemp d'ar vougev e-lec'h ma reas ar marc'heg deomp un degemer hegarat. Ne glevis nep rebech digantañ diwar-benn va disentidigezh, met pa voe saludet gant Silver, e voe ken heuget ha brouezet ma lavaras dezhañ :

"C'hwi, Silver, eo ar fallañ trubard hag hailhon em eus gwelet morse ! Ya, un den fallakr, e gwirionez ! Aliet on bet da chom hep ho tamall dirak al lez-varn, hogen ho torfedoù niverus a zo ur bec'h pounner a saotro bepred ho koustiañs."

"Ho trugarekaat a ran gant izelegezh, aotrou," a respontas Silver.

"Difenn a ran ouzhoc'h da'm zrugarekaat !" a c'harmas ar marc'heg dirollet. "Ne rin ket va dlead ouzh ho leuskel digastiz. It kuit diwar va zro !"

Da c'houde ez ajomp tre er vougev a oa ec'hon ha yac'hus an aer enni. Ur poulladig dour sklaer gronnet gant bodennadoù raden a gavjomp enni diouzh un tu. Al leurenn a oa kempenn ha goloet gant ur gwiskad traezh. Dirak ur goc'had tan e oa gourvezet ar c'habiten Smollett.

En ur c'horn e luc'he ouzh sklêrijenn ar flammoù ur bern pezhioù aour : teñzor ar c'habiten Flint, al laer-mor brudet. Eno edo ar pezh e oamp deuet da glask ken pell hag a oa koustet o buhez da seitek den eus kouch martoloded an *Hispaniola.* Hogen, nag a wad a oa kiriek da vezañ laosket da redek a-raok bezañ dastumet ! Penn-abeg e oa bet da lazhadegoù, da zrougoù kriz ha da drubarderezhioù. Koulskoude e oa c'hoazh tri den war an enez. Silver, ar Morgan kozh ha Ben Gunn, hag o devoa kemeret perzh er muntroù hag en drouklazhoù-se en aner o krediñ o dije o lod eus an aour milliget.

"Deuit tre, Jim !" eme ar c'habiten din. "Ur paotr mat ez oc'h, met ne gredan ket e verdeoc'h ganin hiviziken ; kalz re zisent ho kavan."

Hag o sellout ouzh an eontr John, e lavaras :

"A ! C'hwi eo, John Silver ? Petra 'ta a zo kiriek ez oc'h deuet amañ ?"

"Distreiñ a ran d'en em lakaat en ho kourc'hemenn, kabiten," a eilgerias Silver.

"A !" a estlammas an aotrou Smollett, ha setu holl ar pezh a lavaras.

Ur goan dispar a rejomp an deiz-se gant kig-sall ar gevred tapet gant Ben Gunn, al lipouzerezh a voe aozet evit ar pred-se hag un nebeud boutailhadoù gwin deuet eus an *Hispaniola.* Gant levenez e tañvais ar blijadur da vezañ a-nevez e-touez va mignoned. En deñvalijenn hag

un nebeud a-gostez, e tebre Silver e lod eus ar goan, darev bepred da reiñ dorn da servijañ hag atav doujus ha seven, evel ma oa bet kent e-kerzh an treizh.



*PEVARVET PENNAD HA TREGONT*

## HA DIWEZHAÑ

Antronoz ul labour tenn ha skuizhus hor gortoze. An teñzor a oa da gas d'al lestr hag, evit se, hor boa tost d'un hanterlev da ober war-droad pe ul lev hanter gant ar vag. N'hor boa ket da vezañ prederiet gant an tri hailhon o devoa kemeret an tec'h, hag ur gedour lakaet da ziwall war an duchenn a vije a-walc'h d'hor gwareziñ holl diouto.

Sac'hadoù aour a voe sammet er vag ha Gray ha Ben Gunn o c'hasas betek an *Hispaniola.* E-keit-se e tougemp war hor chouk sac'hadoù all a verniemp war an aod. Poanius-bras e oa mont war-droad gant ur bec'h pounner war ar c'hein hag, o vezañ ma oan re zister evit ober seurt labour, e chomis er vougev da leuniañ seier gant ar pezhioù prizius. Iskis e oa gwelout n'eo ket an niver anezho hepken, hogen ar furmioù disheñvel hag ar vent anezho. Bez' e oant moneiz a bep bro hag a bep rouantelezh, pezhioù saoz, gall ha spagnol hag ivez eus toleadoù ar Reter pellañ, darn kelc'hiek evel rodoù bihan, ha darn all

karrezek gant un toull en o c'hreiz. War lod anezho e kaved patromoù ar briñsed a c'houarne ar stadoù ma oant bet teuzet enno, ha, war lod all, tresadennoù digompren o tennañ da wiadoù-kevnid. Va flijadur a oa o digemmeskañ hag o strollañ hervez pep rumm. Ken stank o c'haven hag an delioù distaget diouzh ar gwez gant avelioù yen kala-goañv ha poan a zeuas da'm c'hein o stouiñ dalc'hmat d'o dastum. Bemdez ez ae d'al lestr ur mell karg anezho hag antronoz e veze kemend-all da gas kuit.

Endra ma padas al labour-se ne voemp trubuilhet morse gant an emsavidi. Un abardaez, koulskoude, ha ma edon gant an doktor war an duchenn, e klevjomp komzoù dispis ur ganaouenn hag an heklev eus ur youc'hadenn bennak. Da c'houde e tavas an trouz. "An hailhoned eo a ra an tousmac'h-se," eme an doktor. "Ra blijo gant Doue pardoniñ dezho o zorfed !"

"Mezv ez int holl !" a lavaras Silver.

Ret eo din lavarout en devoa Silver da gerzhout er-maez evel ma plije gantañ. Daoust d'an dismegañs a vagemp en e geñver ha d'hon emzalc'h kintus pa venne toullañ kaoz ganeomp, e rae evel ma vije bet unan eus hor c'houch. Gant habaskted e c'houzañve hor gwall deodadoù, hep diskouez morse bezañ feuket. Diarbennet e veze gant an holl evel ur c'hi, nemet gant Ben Gunn a zouje c'hoazh e garter-mestr kozh, ha ganin en abeg d'an anaoudegezh-vat a dleen dezhañ. Koulskoude e oan bet



*Sac'hadoù aour a voe sammet er vag…*
*…hag e-keit-se e tougemp*
*war hor chouk sac'hadoù all a verniemp war an aod.*

test eus an taol trubard a oa deuet en e soñj da ober p'edo gant e vignoned war an uhelenn.

"Mezv pe oc'h alteriñ," a eilgerias an doktor da Silver.

"Ar wirionez a zo ganeoc'h, aotrou," eme Silver, "ha kement-se a zo peuz heñvel, kerkoulz deoc'h-c'hwi ha din-me."

"Moarvat n'en em lakait ket e renk an dud a-zoare," a daeras an doktor. "Ho souezhiñ a rin marteze, John Silver, met ma vijen sur emaint oc'h alteriñ, rak hep mar e ouzon ez eus unan anezho klañv gant an derzhienn, e lakafen va c'hroc'hen en arvar evit mont d'o skoazellañ."

"Salokras, aotrou," a zisklêrias Silver, "ar gaou a vefe neuze ganeoc'h. Koll a rafec'h ho puhez ken prizius, e c'hellit krediñ. Ganeoc'h emaon bremañ hag a briz ebet ne garfen e kollfe hor c'hostezenn un den ken talvoudus ha c'hwi. Ar baotred-se n'int ket tud d'o ger, ha ne gredint ket e talc'hoc'h d'hoc'h hini."

"A-dra-sur," a lavaras an aotrou Livesey, "e c'hellomp krediñ e talc'hoc'h d'ho ker."

N'hor boe nep disaouzan all eus an emsavidi, nemet diwezhatoc'h, p'o c'hlevjomp o leuskel un tenn fuzuilh. Hep mar edont o chaseal evit kaout peadra da zebriñ. Delc'her a rejomp kuzul hag e voe divizet o dilezjemp en enez. Gray a voe asant ganeomp ha Ben Gunn laouen eus ar varnadenn. Leuskel a rajemp gant hon enebourien poultr ha bili-plom, an darn vrasañ eus ar c'hig-gavr sall, un

nebeud drammoù pe louzeier, binviji bihan a vez ezhomm anezho bemdez, pigelloù ha palioù, dilhad, lien ha kerdin ha, war c'houlenn an doktor, un tamm mat a vutun.

A-benn neuze hor boa berniet an teñzor e goueled al lestr ha degaset war ar bourzh, evit ober an treizh, dour dous a-walc'h hag ar c'hig-sall gevred a vire Ben Gunn en e vougev. D'an diwezh, e savjomp an eor, ar pezh na voe ket gwall aes da ober, hag e kuitajomp Pleg-Mor an Norzh dindan ar banniel en devoa ar c'habiten dispaket ha difennet er c'hreñvlec'h. An tri hailhon hor boa lakaet da dec'hout a oa, moarvat, ouzh hor spiañ, ar pezh a voe anat deomp. Evit tremen ar mulgul e rankemp delc'her tost d'an douar. Eno o gweljomp daoulinet war un draezhenn hag oc'h astenn deomp daouarn oc'h aspediñ. Poan galon hor boe o leuskel war hol lerc'h en o stad reuzeudik, hogen re arvarus e oa o c'hemerout ganeomp rak un emsavadeg all o dije gellet aozañ en hon enep. A-hend-all, un ober a garantez disleal e vije bet o sammañ el lestr evit o c'has d'ar groug.

Huchal a reas ar medisin dezho e pelec'h hor boa lakaet ar pourvezioù a laoskemp ganto. Int-i, avat, o kendelc'her d'hor gelver dre hon anvioù, hor pede da gaout truez outo. Met, o welout e kerzhe al lestr gant e hent, unan anezho, n'ouzon pehini, a skoazias prim e fuzuilh hag a dennas. An tenn a c'hwitellas a-us da benn Silver a-barzh mont da dreuziñ ar c'houel vras. En em wareziñ a rejomp

a-dreñv an aspled ha, pa selljomp a-nevez, e oa steuziet an draezhennig hag ar baotred a-zirak hon daoulagad. An deiz-se, war-dro kreisteiz, e oa aet lein uhelañ an enez diwar-wel, evel lonket a-dreñv dremmwel glas ar mor.

Ken rouez e oa an niver ac'hanomp ma tlee pep hini kemerout perzh el labour. Ar c'habiten hepken a chome gourvezet war an aros, da reiñ deomp an urzhioù. Daoust ha ma oa gwellaet kalz dezhañ, en devoa ezhomm da ziskuizhañ war e c'hourvez. Hent a rejomp war-du an tostañ porzh dalc'het en Amerika gant ar Spagnoled, rak, hep ur c'houch martoloded niverus a-walc'h, ne vijemp ket bet e tailh da zistreiñ d'hor bro. Evel-se, pa veze avelioù a-benn, pe varradoù-amzer, e vezemp holl brevet gant ar skuizhder.

Edo an heol o vont da guzhat pa zegouezhjomp en ur pleg-mor kaer. Kerkent e voe gronnet al lestr gant skafoù bihan, enno morianed hag hironed hag indianed meksikat a werzhe frouezh ha louzoù-kegin, hag a blome war o fenn en dour evit tapout pezhioù moneiz. Ar gweled eus dremmoù laouen an dud-se ha blaz c'hwek ar frouezh kaer a gaved er vro-se a gavis sebezus da geñveriañ gant ar maread reuzeudik ha gwadek edomp o paouez tremen en enez.

An doktor hag ar marc'heg am c'hasas ganto betek kêr, e-lec'h ma kavjomp un ofiser saoz. Toullañ a rejont kaoz gantañ hag eñ hor pedas da bignat war e lestr. Ur

predad amzer blijus a dremenjomp eno en e ser hag edo an deiz o c'houlaouiñ pa zistrojomp d'an *Hispaniola*. Ben Gunn, e-unan war ar pont, a anzavas ouzhomp, goude bezañ graet geizoù a bep seurt dirazomp, e oa tec'het Silver kuit. E skoazellet en devoa da bellaat gant ur skaf, kement-se, emezañ, evit saveteiñ hor buhez, rak e-keit ha ma vije martolod e c'har droc'het war ar bourzh e vijemp e riskl da vezañ lazhet gantañ. Hogen ne oa ket aet Silver diouzhomp gant daouarn goullo. Dre guzh en devoa toullet ur speurenn ha kaset gantañ daou pe dri c'hant pezh aour, evit kaout peadra da vevañ. Holl e voemp laouen da vezañ bet an dizober anezhañ evit ken nebeut.

Evit klozañ an hir a zanevell-mañ, e lavarin e rejomp koumanant ouzh un nebeud martoloded ha, goude un treizh dizarvoud, e tizhjomp porzh-mor Bristol, p'edo an aotrou Blandly oc'h echuiñ paramantiñ al lestr a dlee dont da reiñ skor deomp.

Eus ar re a oa aet kuit, ne oamp mui nemet pemp ; ar gwin-ardant hag an diaoul a oa deuet a-benn eus ar re all.

Pep hini ac'hanomp en devoe un darn vat eus an teñzor a voe implijet gant furnez pe stranet diboell hervez natur pep hini.

Ar c'habiten Smollett zo bremañ o vevañ diouzh e leve. Gray, ouzhpenn ma'z eo bet kempenn war e arc'hant, en deus e lakaet da dalvezout. Eilkabiten eo hiziv war ul lestr a zo dezhañ evit ul lodenn. Ouzhpenn, dimezet eo

ha bugaleet. Ben Gunn en devoe ur mil lur sterling bennak a hastas da foranañ pe da goll e-kerzh an ugent devezh war-lerc'h. Gwiroc'h e vefe lavarout e-kerzh naontek devezh, rak, a-benn an ugentvet, edo dija o klask an aluzen. Kemeret e voe evel porzhier en un ti bennak ha plijout a ra kalz da vugale ar vro a vez troet da ober fent gantañ. Ur c'haner eo eus an dibab a vez implijet en iliz da Sul ha d'an devezhioù gouel.

Ne'm eus klevet anv ebet mui eus Silver. Moarvat en deus kavet adarre e vorianez kozh hag e tremen ganti deizioù eürus en ur vro estren da c'hortoz ma ranko respont dirak Doue eus e dorfedoù hag e vuhez fallakr.



## *ROLL AR PENNADOÙ*

